# TRAJEDI

# JACOB,

## LES HANVET ISRAËL,

PATRIARCH HEBREAN,

REIZET GANT A. L. M. LÉDAN.



E MONTROULEZ,
E ty LÉDAN, Impr.-Libr., e traon ru ar Vur.
1850.

**************************

# AN IMPRIMER D'AL LENNER.

Ar garantez vras hon eus bet en peb amzer evit hor langach cös eus a Vreiz, e deus hon douguet ahaoue eun nombr bras a vloavezïou da ober hor possubl evit caout enn dastum vad eus a Ganticou, Guerziou, Chansonniou, Comediou, Trajediou ha Rimou, pere, anes hon enclascon bac hon sourciou cuntinuel, a vije bet marteze collet da viqen.

Anfin, hirio hon eus ar blijadur da offr d'hor c'henvroïs Buez Jacob ha Buez Moises, tennet eus ar Scritur Santel, ha pere ne vœent biscoas imprimet.

Qent ar revolution guenta e represantet ar pesiou-mâ en eur zal gaer demeus ar ru Nohl e Montroulez.

Joa vras hor be, o c'houzout ec'h elfe hon levr laqat hor c'henvroïs divar ar mèz da zont da dremen eur moment benac a blijadur, en nosveziou bir, pa vent destumet en famill en eoignic o zâu. Ar pez a zeznân eo.

A. LÉDAN.






# PROLOG.

COMPAGNUNEZ santel, vertuzus ha discret,
Poc'h eus ar volonte da zonet d'hor c'hlêvat
O tont da recita ar Vuez admirab
Eus ar Patriarch Jacob voa da Isaac mab.
E dad voa Abraham, eun den zantel meurbet,
Pini voa gant Doue evit guir calz caret;
Ma teuas d'e garga demeus a zantelez:
Deut da remercout se, m'ho ped, compagnunez.
Doue a garg Abraham a venediction,
Qen a reas pêvar a jeneration.
Abraham voa'r c'henta, Isaac an eilvet,
Jacob ê an drede, Joseph ar bêvarvet.
Ma a zisclêryo dêc'h en nebeut a amzer,
Gant sicour va Doue, mar ro dîn al lumier;
Rac ezom braz a meus da vea sicouret,
Allas! dre n'en dôn qet avoalc'h c'hoas studiet.
Drindet sacr ha santel! me ho ped a galon
Da rêi sclêrijen dîn er seurt occasion,
Ma ello va speret donet da explica
Ar Vuez admirapl eus ar Patriarch-mâ;
Rac herves ma meus bet eur vech benac lennet,
Hac er Scritur-Santel an dra-ze a velat,
Pehini en devoa vit pried Rebecca,
Hac a voe hep cavet bugale uguent vloa.
Mont eure Isaac da supplia Doue
Da lemel e bried eus a sterilite.

Doue a accordas da Isaac e c'houlen,
M'en em gav douguerez e bried prest souden
Demeus a zaou vabic, pere voa differant:
Unan voa difêçon, mes eguile' voa coant.
 Evit explica dêc'h ar pez' meus lavaret,
Ar mab hena a-voa deua a vlêo goloet,
Ha pa voa Rebecca o touguan aneze,
E d'oa merzerenti coulz en nôs vel en de:
En em ganna a rent etre e diou gostez,
Hac e souffre meurbet, en risq eus e buez.
Rebecca estonet o santout qementse,
A yas qerqant neuza da supplia Doue
Ma tauje da rêi dêi souden soulajamant,
Ha da c'hout petra voa ar c'hos eus e zourmant
Gant ar pêz a zougue etre e diou gosta,
O velet ar fatic pehini a zouffre.
 Doue a lavaras dêi : « An daou vab a zougnet
A yezo daou chef bras en amzer da zonet.
Isaac a deuas prest d'en em ravissa,
Hac ec'h anzav Jacob da vea an hena.
Aboe éo qendalc'het hac ivez effectuet
E zeo ar mab hena an divea ganet.
 Rebecca' sell Jacob gant admiration,
Hac a denn deus e dad e venediction;
M'antreas Esaü qen terrubl en coler,
Qen a râncas Jacob sortial eus ar guêr.
Ma yas da gaout a dad hep nep dale souden,
Da c'hout hac én' dija digantên e c'houlen.
E dad a respontas penos en benigje,
Mar serviche a vreur etre pad e vue.
Qementse en laqas en eur goler qar bras,
Nà elle souffr netra, eus nep tra ne rê cas;
Hac én mont eus ar guêr da ober eur bale,
Ma temezas neuza, ar Seritur a verc se.
Peder vreg en deus bet, qementse zo certen;
M'ho ped da remercout an dra-mà pen-da-ben.

Beza en d'oe c'hoec'h mab demeus a vreg genta,
Ha daou a'hep hini eus an teir divez.
Cetu aza an nombr eus a zaouzec buguel.
Joseph ha Benjamin a garrie calz fidel.
Rêi a eure e urz da zeg eus aneze.
Da vont gant an dénved da obèr eur bala,
Hac a lar da Joseph, goude en hêr amzer,
Monet da c'hout penos a vessae e vreuder,
Ha dont da Javaret petra en dije guelet,
Vit, goude qementse, bea recompanset.
Dont a eure d'ar guêr, hac e lavar souden
E voant oll a c'hoari chars en eur vanden.
Ma antreas Jacob neuze en goal goler,
Hac o reprenas ferm pa érujont er guêr.
Qemer a rejont calz oux Joseph a valiç,
Hac a conclujont oll d'e goll dre artifiç.
Darn a lavare dont d'en laza prontamant,
Qen a vije neuze ne ve fin d'o zourmant.
Darn all a lavare a vije crueldet
Dont da laza eur breur a dlejet da garet.
Conclu a rejont d'en teuler er citern
A voa tost, ha qer doun evel pung an ifern.
Pa voent prest gant Joseph d'en em laqat en hent,
Da goumenti o munir, e veljont prest qerqent
Daou varc'hadour o tont var o zu dra'n hent-bras,
Pere en o c'haver souden a éruas.
Ma lavarjont dezo: Harça, va mignonet,
Arrêtit eun nebeut, ha goude e clêfet
Da brena ar potr-mâ, mar oc'h eus santimant;
Ni allo en rêi dêc'h evit nebeut arc'hant,
Gant ar gondition ne deuy biqen d'ar guêr,
Rac mar distro biqen, o vo sclêr hon affer.
Mar convenomp a bris, e vezo dêc'h livret:
Ne c'houlennomp nemet ar som a uguent scoët.
Oh! breudeur dinatur, disleal ha calet,
Penos ne deu Doue d'ho peza punisset!

N'en deus oc'h ecrazet eus eur c'hrim qen regrat!
Ze a éruo sur, abret pe divezat.
  Neuze voe Joseph paour roet d'an daou dea-ze.
Mont a eure gante, bars en haeo Doue,
Bete brô an Egypt; ma voa laqet er foar,
Ha ma voe trafiqet d'ar princ bras Putiphar.
Neuze a voe casset prim ha pront en e di,
Da vea ar c'henta e botret marchossi.
Ne voet qet pell-amzer o velet e c'henet,
Ma voe gant ar brinces neuze souden c'hoantet,
Qer fidel, qer prudant e tou da servichi,
Ma sònjas eun deves donet d'e zebochi;
Mes én' garre Doue dreist pep tra er bed-màn,
Abalamour da ze ne deut qet aneàn.
Mont a ra e fried d'ar gavout Pharaon,
Dre ma voa gouarner ar vrô hag ar c'hanton;
Ha pa yel aneàn sortiet eus ar guér,
E clasq deboch Joseph dre broposiou dister.
Propos' ra deàn, dré gomzou ravissant,
Pep seurt madelezou neuze ar vrag mechant;
Mes én a bed Doue da zont d'er preservi,
Ha ma teuy gouscoude beprçet d'he servichi.
Hi a zisqeus deàn he graç, ha c'harante,
Dre he zellou fubric, he nebeut chastete.
Mes an dan vertuzus a rezist constamant
Ouz ar résonniou fall demeus ar vreg mechant.
Gant arrach ha maliç da vea refuset,
E commanç da grial, da c'hervel he fried,
Lavarat' cas deàn e voa bet oblijet
Da grial var Joseph, pe a voa violet.
Ar vreg abominabl, defot ne accordas,
E vantel ouz Joseph buan a ziframmas.
Sejt.... gûelt e vantel evit an desteni
En devoa bet lamet evit va outraji!
  Putiphar a deo ober e sezissa,
Hac e gass d'ar peson evit e bunissa.

Mes Crouer ar bed-màn ne ancounac'ha qet
Nep zo persecutet bolamour d'e garet.
Gant paciantet vras e souffras e brison,
Ma lacas ar jolier en admiration,
Hac en a lacas mestr d'an oll brisonnerien,
Dre ma voa den honest ha fidel d'e lezen.
  Daou zervicher a di ar roue Pharaon
A voa evel Joseph destumet er prison:
An daou-ze voe penn-cos d'en lamel ac'hane
Ha d'ober deàn mont da bales ar roue.
E brudang admirabl da Joseph a reas
Ma voe bars en Egypt caret, enoret bras,
Dre ma interpretas d'ar roue Pharaon
Daou unvre o devoa a garguet a eston.
Interpreti' eura d'ar Roue en e di,
Mar boa en e esper en em savetai,
Dastum ar bompveden dre'n Egypt en acquit,
Demeus a bep contre rouantelez Egypt;
Rac eur guernez a deuy a ve universel,
A laqo ar famin hac a dost hac a bell,
Ha ma na ve neuze oarguet ar grignelou,
En em gavo dre oll a bep seurt malheuriou.
  Ar Roue admiret ouz qement a speret,
A gommandas neuze ma vije enoret,
Hac en lacas d'antren en e garos neuze,
Da vont dre ruyou qær gant pep solemnite,
Hac eun herot aroc, o crial: « Sellaouit! -
» Stoùit dirac Joseph, güir salver an Egypt. »
Ar roue Pharaon a bourveas dezà
Eur brinces admirabl eus an excellanta,
Merc'h ar prinç Putphar, ar plac'h qer vrao Asmeth,
Caera crouadurez voe gant Doue formet.
  Pa deuas ar guernez, ne voe qet aspernet
An douar a Canaan, remerqit, ma ho ped,
Breùdeur Joseph a yas da c'houlen hed ountà,
Hac én sònjel neuse laqat e frisonnia,

Ar sujet principal m'o laqas er prison,
Eo eun dezir ardant en d'oa en e galon
Da c'hout hac én voa beo e vreur ar yaouanca,
Benjamin, pehini a garre dreist pep tra.
Pa voant o vont d'ar guêr, sammet demeus o hed;
Simeon a chommas er prison dastumet,
Qen a zistrojont oll d'e gavet adare,
Evit en em inform demeua ar virione;
Ha pa velas Joseph e vreuric qèz bian,
E redas gant joa vras da receo aneàn,
Rac eur garanto vras, certen en guirione
O devoa int o daou an eil vit eguile.
Calz a hed a roas d'e vreudeur, ha gant joa
E ras deze ouz taul chom gantàn da leina;
Mes c'hoari a eure dê eun tol finesse
Epad o fijadur, evit m'o approuvje:
Commandi a eure d'eun domestic deàn
Laqat eun taç arc'hant en sac'h ar yaouancàn;
Ha pa voent sortiet, e cassas archerrien
Evit o c'hemeret evel ar volerien;
Hac hini da hini en em offr e vreudér
Da verval evitàn hac én yaze d'ar guêr:
Mes Joseph a respont gant pep sincerite
Renta da bepini justiç, hervez Doue,
An hini zo coupapl, ennès sur a varvo
Dremâ-zouden vatan, grogno nep a garo.
Me rai a bunissa bremàn presantamant:
P'en deus grêt an torfet, e souffro an tourmant.
Pa glêo an deu yaouanc e setanç prononcet,
Hep caout nep esperanç da vea delivret,
En em strinc d'an daoulin d'ober a destamant,
Ha d'en em recommand d'an Doue oll-buissant.
Ha pa velas Joseph e vreur qèz en spouron,
E voe treantet oll a c'hlac'har e galon.
« Me eo Joseph, ho preur, pini ho car bepret,
» Ho poa goerzet goechall, dre m'ho poa va c'hassèt;

» Ho caront a ràn oll, e drugare Doue,
» Rac-se bezomp contant an eil gant eguile. »
Ober' ra dé antren gant enor ha respet
Da zaludi'r Roue hac ivez ar brincet:
Eno e proposjont mont da guerc'hat ó zad,
Vit donet d'an Egypt hac én hac e oll vad.
  Cetu ar gontenanç eus an devez hirie;
Me yn da laqat urz ma teuyo ho pele.
  Adieu, Compagnunez; ni deuy bremaic-souden
D'explica gant eves déc'h hon Drajedien,
Evit ellout pijout, hervez hon oll souhet,
En gloar an Eternel, vel m'hon eus deziret.
Mar prestit ho silanç hac ho paciantet,
Ni a rayo hor goalc'h ma viot contantet;
Gant ar c'hraç a Zoue hac ar Verc'hes Vari,
Ni ho rento contant qent eguet qimiadi;
Ha goude ze memes, ar rest eus va bue
Me a bedo Jesus d'hor sellet a drue,
Evit, dre e voyen hac e c'hraç er bed-mà,
En traonien Josaphat m'en em velfomp gant joa.
  Compagnunez santel, èrru an actourien:
Me vel en tad Jacob er penn eus ar vanden,
Gantàn a zaouzec vab o tont d'e asista:
Done d'ho qendalc'ho; me ya da bartia.

FIN EUS AR PROLOG.



# PERSONNACHOU.

Ar Patriarch Jacob, hanvet Israel.

Ruben,
Simeon,
Levi,
Juda,
Isakar,
Zabulon,
Dan,
Nephtali,
Gad,
Azer,
Joseph,
Benjamin, } Bugale Jacob.

Pharaon, Roue an Egypt.
Putiphar, General ha Prinç.
Ar Brinces Putiphar.
Doue an Tad.
An Æl Gabriel.
Ar Sommeiller.
Eur Boutailler.
Eür Boulonjer.
Eur Jolier.
Asmeth, Greg Joseph, Merc'h Putiphar.
Marc'hadourien Ismaëlitet.
Daou Baj.
Daou Anchaotoer.
Sorcerrien.
Divinerrien.
Archerrien.
Paysantet.
Pajet.
Hebreanet.
Domestiqet.
Greg Ruben.
Greg Juda.
Eun Hostis.
Suit Pharaon.
Eun Herot.
Ar Bêleg-Bras.
Labourerien.
Grague Labourerien.
Ælez.
Ismaëlitet

# TRAJEDI JACOB.

## QENTA ACT.

### QENTA DIALOG.

*Jacob a antre gant e zaouzec vab.*

JACOB.

Me eo ar Jacob-ont, leshanvet Israël
Gant va Doue memes, dre c'hraç an Eternel.
Va zad a voa Isaac, mab unic Abraham,
Eur Patriach santel, den honest ha divlam.
D'am zad-côs Abraham e voa bet promettet
Gant ar giir Doue beo e vije beniguet
E jeneration, e raç hac e ligne,
Ha'd'am zad ec'h eure ar memes promesse.
Tri re, a re da re, omp bet favoriset,
Hac hon eus bet ar c'hraç qent mervel da velet
Bete memesamant me tigassos eun æl
Evit gouren oûzôn, p'am hanvas Israël,
Pehini a drec'his dre nerz eus va zioucsoa,
Ha ma rentis graçou da Zoue dreist pep tra.
Me a so qer caret, Doue a bermettas
M'am benigas va zad prestic qent ma varvas,
En prejudiç d'am breur, a voa ar mab hena,
Ha voe a uguent vloas-just adversour bras dezâ.

Rancout a ris quittât va brô ha va c'hontre,
Va zad, va mam hac oll, p'otramant em lazje;
Ma qemerjs an bent evit en eun renti
Ebara en ti Laban, er Mesopotami.
Rancout a ris consqet eun nosvéa er retret,
Scuizet bras o vale, hep gnut pelec'h monet;
Ha me laqat eno eur men diadan va fenn,
Hac e chommis cousqet, despet d'ar yenien.
Epad va c'housq neuze me aur boe eun unvré:
Guelet a ris eur sqeul a yê betec an êe,
En pehini e voa eun nombr bras a æle:
Darn a bigne onz cree'h, darn all a zisqenne;
Hac el lein eus ar sqeul e voa ar gûir Doue,
Carguet demeus e c'hlnar hac eus e vajeste;
Hac en lavaret din : « Va mab qêr Israël,
» Beniguet vu da raç gant Doue eternel.
» Da jenération a vo qen abondant,
» Ma peurgargo ar bed cazi antieramant.
» Qer ten hac ar mogued, cred æ eta hep mar,
» E vo multipliet da raç var an douar. »
Ouspen e lavaras : « Ouz da raç e savo
» An hini er bed-man eun deiz as redimo. »
Difunet gant se oll, e voen oalz spnuronet:
Neuze ar vizion a zo dispariset.
Qementse a velis drê galz a effejou
Za, ëruet ganên aboe nombr bloavezjou.
Cetu din daouzec mab jeneruș ha vaillant :
En ti va zad ne voa nemet daou seulamant.
Rac-se va bugale, mar dezirit beva,
Beait qen vertuzus hac ho tadou qenta;
Bevit er memea feiz, er memes oaraate,
Vel a rê Abraham, va zad Isaac ha me,
Hac e promettân dêc'h abers ar gûir Doue
E teuy d'ho proteji en ho necessite.

RUBEN.

Va zad mad gracius, gant calz a garante
E tleomp ho selaou an eil hac eguile,
Hac observi ervad qement a gommandet,
Pa zeo ze bolontez an Doue beniguet.

SIMEON.

Me lavar moioc'hc'hoas, va zad : mar be hini
Dionzomp a denfe a grenn da refusi
Ar pez e gommandit, e rancfomp e vanden
Sailla prim varneàn evit terri e benn.

LEVI.

A drugare Doue, güir grouer an ӕle,
Ez omp oll a-unan, me gred, da ober ze;
Pa zomp a dad honest, e rancomp evessat
Da heuill ar guelennou a roit deomp, va zad.

JUDA.

Evel tad a famill, ho cavàn oblijet
Da zisqi al lezen pebini a zalc'het;
Ha ni er memes tra, evel guir vugale,
A'dle e observi gant peb fidelite.

JACOB.

Juda, rêson oc'h eus pa gomzit evelse :
An tad eo an exempl demeus e vugale;
Ha dirac eun Doue pep tad a dle respont
Evite en antiet pa vo ret renta cont.
Rac-se e tisennàu, evit ar c'henta poent,
Ouzoc'h, va bugale, va zud ha va c'herent,
N'ho po qet da douet an hano sacr Doue,
Nac en güir nac en gaou, nemet necesser ve.
Davantach e fell din rêi dêc'h d'anaveout
Galloud bras un Doue, a dleer da heuill tout :
En eo en deus crouet an ê hac an douar,
An oll elemantchon, an eol, stered ha loar,
Hac en deus hor c'hrouet da vont da jouissa

Eus gloar ar barados, goude bon redima,
Sepet ma teuimp oll dreist pep tra d'e garet,
Ha ma virimp qement en devreus lavaret.
Eur vertus a zo c'hoas, pini, va bugale,
A recommandàn dèc'h abers ar gûir Doue;
Bezit humbl a galon, a goif hac a speret,
Ha me a bromet dèc'h biqen ne berisfet;
Rac ar gloriusdet a Lucifer rebel,
Zo caus m'eo en ifern, hac én ar c'haera æl.
Crouet voa gant Doue evit e c'hloar hepqen,
Hac e màn en ifern bremàn da virviqen.
Ar serpant infernal, dre avi o velet
Hon tad qenta Adam hac Eva, e bried,
Zo deut da bossedi ar plaçou drouc-ælet,
A deuas d'o denti er barados terrest,
O tebri deus ar frouez difennet gant Doué,
A zo caus ma varvsomp an eil bac eguile,
Hac e ràncomp bera, eme'n Autrou Doue,
Eus a c'hoezen hor c'horf etro pad hor bue.
Cetu bete vremàn qement a gommandàn;
Accomplissit eta ar pez a lavaràn.
Hit, va bugale guëz, da velet ho tenved,
Na digüesse d'ar bleiz o beza devoret.
Joseph ba Benjamin, vel ao daou yaouanca,
A chommo c'hoas ganén evit ar bloavez-mâ.

ISAKAR.

Qemerit ho repos, va zad, me ho suppli;
Pa vo ret ni rayo ar chasse d'ar bleizi.
Cetu amàn deg mab, ha ma ve qestion,
Zo capapl da laqat ar ravach er c'hanton.

ZABULON.

Dempeta, vabreudeur, p'hon eus deliberet,
Da heuill ha da ober qement zo lavaret;
Dign int, me en loue, da vea observet

Gant qement den a deuy hor goude var ar bed.

NEPHTALI.

Achuomp, ba demp prest pepini d'e affer,
Evit executi gourc'hemen hon tad qer.
Qen a vo en distro, va zad, Joseph ive,
Ha va breur Benjamin; graç mad déc'h gant Doue.

JACOB *d'e zeg vab.*

Hit ta, va bugale; beniguet ravezet
Oll epad ho pue, ouz Doue m'en reqet.

*Sortial e reont, nepet Jacob, Joseph ha Benjamin.*

---

## *EILVET DIALOG.*

JACOB.

Joseph, va mabic qèz, c'houi eo, bet aur a ze,
A garàn em c'halon, dreist va oll bugale,
A zònje contracti ar memes carante
Am boa ouz ho mam guèz epad m'oe en bue.
Ha c'houi, va Benjamin, va buguelic bian,
Gant ar memes calon me bromet ho caràn;
C'houi a viràn ganén evit va c'honsoli.
Pa viot èru en oad, me laqai ho tesqi
Da scrifa ha da lenn, moyenant graç Doue,
Ma rent ho fortun herves ho qalite.

JOSEPH.

Va zad, evurus omp, va breur bian ha me,
Pa zeo maro hor mam, m'oc'h eus ar garante
Da zispartia demp gant liberalite
Qement a zo reqis da asten hor bue;
Rac pa goller ar vam, alies e c'hoarve
Ne ve nemet dispris evit ar vugale.
Güelet a reomp ze en devez a hirie,
Cassèt gant tad memes calz eus a vugale,
Ha pa zigüez d'an tad dont da benr-demezi,
Alies an eil greg a deu d'o goal-drêti.

Mes c'houi eo ar gûir scoüer ous an oll intanvien
Zo bet, a zo, a vo, var an douar o rên.
Eur gûir scol a vertus hac a baciantet,
Hac eu lezen Doue eur pillier cimantet;
Dre ze e c'houlennomp abers ar gûir Doue
Ar guntinuation deneus ho carante
A zisquezit bemde d'am breur bian ha me;
Mes ni ho servicho epad hon oll vue.

JACOB.

Ho comzou, va Joseph, zo da gonsideri:
Saus ha rêson o deus, plijout a reont din.
Ho preudeur zo güiec hac adret en armou;
Mes c'houi, dre ho speret, a gredân, o zrec'ho.
Rac-se n'ho pet morc'hed n'am separfemp biqen
Vit nep seurt rêsoniou ha mervel pa dirfen.
Ret e ven eur barbar, eun tigr hac eul leon,
M'ho lesfen bin viqen ebars en abandon.

BENJAMIN.

Va zad, me na meus qoua nemet ma zon bian;
Me a zento ouzoc'h bete lampat en tân;
Ha mar ro va Doue ar c'hrac din da gresqi,
E vo va brassa joa donet d'ho servichi.

JACOB.

Courach, va Benjamin! bezit bepret potr mad,
Ha cresqit en vertus dre ma teuot en oad;
Bezit humbl ha modest, rac an oboüissanç
A zoug atao Doue d'hor sellet gant clemanç.

En em dennomp bremân en ti da reposi,
Ha Joseph a yêlo embêr da bourmeni
Adreus dre ar c'hampagn da velet e vieuder,
Ma clêvin hac ên' ra pepini e rever.

---

*TRIVET DIALOG.*

*An deg vreur allaantre, ha DAN larar:*

Me zônje birviqen n'achuje ar potr còs;

Penevert hon déved hon dalc'hje bete'n nôs
Da zelaou cos cojou a glèvjomp alies:
Torret e zeo va fenn gant e radotteres.

GAO.

Qement' deus lavaret zo güir ha c'hoarveet;
Mes eur guer a dal cant, ha güell e ve credet.
Nep a gont dre voder a ra certen ervad,
Nònpas choum da viqen evel a ra va zad
Da gonta cojou grac'h, cant vloas zo c'hoarveet,
Ha c'hoas e sònj hon eus joa vras ouz e glèvet.

AZER.

Custum eo ar re gôs da zont da radotti;
Mes ret eo o lezel bepret da direzoni.
Qemer dre eur scoüarn ha leusqel dre eben;
Ar pez ne blijo dèc'h ne rèyo drouc da zen.
Bremâ e conto caer da Joseph, e vignon;
Eunes a vo bor mestr en peb occasion.
Cetu-éa güisqet caer evel eün autrou bras,
Ha ni oll, mar credfet, a ve lèzet en noas.

RUBEN.

Ne gavàn qet, va breur, ho proposition
En nep fèçon meulabl, mes controł d'ar rêson
E comzit hep bean en eur glèm ouz va zad,
Rac da bep den e rent justiç gant rêzon vad.
Ha n'en deus bet Joseph digaut va zad eur zê,
D'ar c'houlz ha ma vo côs, hon re-ni vo neve.

SIMEON.

N'en deo-qet evelse, Ruben, eo e-fell din
Qercoulz hac ar re all ive en excuzin:
En eo ar c'hourtisan ha piller eus hon ti.
Hon mepriisa a rêr evit en dorloti.
Gouscoude ni a rane soigni an oll déved,
Hac én a zo er guêr evel eur peroqet.

LEVI.

Calz e consideran eo Joseph ar frippon.

Zo caus ma zomp lèzet evel en abandon.
Ma teufe din eur vech trappout e berruqen,
Qeit ha ma ve blèven biqen ne ziscrogfen.

JUDA.

Ha possubl ve, Levi, ho pe ar grueldet
Da gomz en termen-ze eus hor breur qer caret!
Eur buguel yaouanc ê, hac a zo delicat,
Hac e zòn pell d'approuv e teufec'h d'er pilat.
Ouzpen ze : va zad qèz a ve calz glac'haret,
Ma vouife e rafac'h deàn nep drouc abet.

ISAKAR.

Lèzit qementse ollr, ha dent prest da guerzet,
Ha ni rai eur pez caer a meus antreprenet;
Mes bezit oll secret, rac ma vouife va zad
Ar pez a zònjàn-me, ne vemp qet sur dent mat.

ZABULON.

Petra eo da zessign? lavar din, Isakar,
Ha ni a redo prest hep dale mui nep mar.
Grogno nep a garo; epad ma omp vaillant
E rancomp evit sur ober d'hor zantimant.

ISAKAR.

Ne lavarin netra qen a vo prest an traou,
Rac aoun d'eure bennac a ve eus hor sellou;
Rac, en amzer a têa, neb a gont e zoare
Ne ra nemeur a dia heryes e volonte.

DAN.

Demp-ta gant dilijanç, ha lèzomp hon dènved
Er plaç-màn da beuri, qeit ha ma cavint boued.
Tost ê d'an abardae, arabat eo dale,
Rac custum eo ar blèi dont amàn da vale.

Sortial a reont.

---

*PÊVARVET DIALOG.*

JOSEPH *a antre hac a lavar:*

Me ya bremàn en hent, ha va dever a rin,

Da velet va breudeur, pa zeo commandet din,
Na disfe an dénved bea gante lezet,
Rac libertinet int a guement a gafet...
Cetu amà'n dénved, hac int oll o peuri;
Mes demeus va breudeur ne remercàn hini;
En em retiret int eun tu benac amâ
Da gousqet, p'otramant d'en em divertissa.

*Joseph daonlinet.*

O Doue, va c'brouer! ho pet paciàntet,
Beuzet eo va c'halon gant glac'har ha regret,
Pa deuàn da zònjal ha da gonsideri
E zeo va breudeur propr a deu d'hoc'h offanci!
Me ya, hep ober trouz, da rapporti d'am zad
Enormite o c'hrim, ma teuy d'o c'hastiat.

*Joseph a zorti. E vreudeur a antre.*

NEPHTALI.

Güelet a ràn Joseph e tremen dre amâ;
Bervi a ra va goad ne vemp güelet gantâ.
Mar en deus hor güelet, e lavaro d'am zad,
Hac e vimp gourdrouzet certen eu fèçon vad.

GAD.

Mar qeres, m'er galvo d'er pedi da devel?

NEPHTALI.

Nebow, lestàn; ret eo gont hac én vo fidel.
Palajarni-marnaòn, mar comz ouz an dra-mâ,
Ma ne deu hep dale e groc'hen da zec'ha.

AZER.

Clascomp prim hon dénved, ha demp gante d'ar guër;
Ne reomp nep seblant, ret vo bea lier,
Ha soutenomp hardi, mar en deus hor güelet,
E lavar gaou, hac è eur rapporter adret.

*Sortial a reont.*

*PEMPET DIALOG.*

*Jacob a antre dre eur c'hoste, ha Joseph dre eun all.*

JOSEPH.

Ne oun ha me gredfe, va zad, en ho presanç,

Disclêria dêc'h eur c'hrim eus ar brassa offanç
O deus grêt va breudeur ebars er c'hampagnou :
Eun borrol eo sònjal er seurt actionou.

JACOB.

Joseph, comzit hardi, n'ho pe qet a vorc'het;
Nebon, qeuz o devo, mar deo güir a leret.
Disclêryit eta din ar c'hrim o deveus grêt,
Ha me o c'hastio, mar o deus meritet.

JOSEPH.

Ne gredfen birviqen disclêria en public
Eun dra qen execrapl ha qer diabolic:
Horrol o deus memes an douar hac an êe;
Mes pa gommandit dìn, va zad, abers Doue,
Me en disclêrio dêc'h bremàn en güirione
En costez bo scouarn, m'er permettit dìn-me.

Comz a ra en scouarn Jacob.

JACOB.

Ha possubl ve penos e ve güir qementse!...

JOSEPH.

Ia, mar e meus sonj da velet un Doue!

JACOB.

Guer ne leverfomp mui qen hor bezo coanniet;
Mes neuze me gomzo ervat eus ar voaset.

JOSEPH.

Ne gomzit qet va zad, m'ho ped, eus an dra-ze,
Rac cannet ven gante... Mes, cetu-int aze.

JACOB. *Ar vugale all a antre.*

Lavarit din, Ruben, Simeon ha Levi,
Juda hac Isakar, Zabulon, Nephtali,
En oad oc'h da c'houzout an dronc demeus ar mat,
Hac e rit traou infam, gouzout rit se ervat;
Evit certen traou all e favin varneze,
Rac persuadet ôn e sonchfot mat en ze.

RUBEN.

Ne gredàn qet, va zad, daoust petra leveret,

Ec'h alfe den hor blam-gant rêson ha sujet;
Mes eur flatfer benac en deus hon accuset,
Ha ne voar, marteze, petra eh deus güelet.

JACOB.

Nep en deus ho cüelet, evit hoc'h assuri,
A zo digu eus a feiz ha credapl, coulz ha c'houi;
Mes custum an dud fall eo, pa vezont blamet,
Dont da accusi nep n'eu deveus qet pec'het.
Inutil n'em hoanyit vit en em excusi,
Rac me ho castizo a bini da bini.

SIMEON.

Mar dê ret e souffrfemp bea martirizet,
Lavarit demp eta petra hon deveus grêt.
Evit bea d'an tad güir ar gorrection,
Ne dle ober netra nemet gant eur rêson

JACOB.

Tavit, calômnier! Ma carfet ho selaou,
Pa voac'h dont el lann gant ho coall afferaou,
Neuze ne glasqec'h qet ho tigareou fall;
Horrol voa ho qüelet gant ho jestou brutal.
Doue a voa presant en qement oc'h eus grêt:
Rentit graçou deàn, pa n'en deus digoret
An douar d'ho lounca, p'otramant digasset
An tân demeus an ĉe d'ho peza pulluc'het,
Evel a c'hoarveas en amzer dremenet
En Sodom, Gomor, Tyr, a zo het distrujet,
En defot da zenti, pa voent avertisset:
Nemet Loth hac e dud ne voe qen preservet.

LEVI.

Na ellomp qet, va zad, ho miret da gredi
Da eur flatter benac zo dent d'hon accusi;
Mes gouf ar virione a gafen a ve mad
Qent en em resolvi qer terrupl d'hor pilat.

JACOB.

Holla! chenchomp a ga , ha tavit dîn gant se:

N'ho permettin biqen da offanci Doue.
Ha mar clèvàn james e retornfet biqen
Da hevelep crimon, me dorro dèc'h ho penn.

JOSEPH.

Mar qerit permetti, va zad ha va breuder,
Me ya da gonta dèc'h, evit chench a vatier,
Eun uvre estranch bras a meus het en nôs-màn,
Hac am gra goal nec'het pa er gonsideràn.

JACOB.

Lavarit-ta, Joseph, hoc'h uvre, va mab qer,
Da c'hout hac én allo appesi va c'hoter.

JOSEPH.

Me zònje dre va c'housq e voan-me adoret
Gant an eol hac al loar hac unnec a stered,
Hac eus a hep coste humbl d'en em brosternin
D'an douar em c'hichen da renta hommach din.
An nôs ne lezas qet nep repos d'am speret,
Ma c'hoezen gant fatic pa zòn bet difunet.

JACOB.

Nebeut eo ret, Joseph, credi en uvreou;
Rac-se eta, va mab, dizònjit ho cojou,
Mes sònjit mat er pez oc'h eus-u lavaret:
Nemet ar güir Doue ne dle bea adoret.
Enori a eller eur Prinç hac eur Roue,
Nonpas o adori : eun idolatri' ve.
Dre'r pez a lavarit, e fell dèc'h ententi
E tleomp-ni bremà, va mab, hoc'h adori,
Hoc'h oll breudeur ha me; ze n'en dê qet dleet:
An dra-ze nê qet just, ha n'en approuvàn qet.
Mes en em retirit, ma laqin va speret
Da gonsideri mat ar pez a lavaret.

*Ar vugale a zorti. Jacob a ya d'an daoulin.*

O Doue eternel! c'hoùi vel hac anave
Ar pez a zo coachet en douar hac en ée;
Qement zo vit ho cloar ha profit va ene

A rin a galon vad qeit, ma vin en bon;
Mes mar guelit penos e ve dre vanite
En defe bet Joseph eun uvre er guis-se,
Grit ma ellin e c'hout ha ma zin dre zouçter
D'en laqat en hent mad, ma vo ho servicher.
*Jacob a zorti, hac a vugale a aure.*

LEVI.

Têtebie, potret, bomàn zo saladen,
Hac eur goal gaer adcoan evit terri hor penn!
Ha ne zeus netra caus nemet Joseph ouz se;
Mes ra vin miserabl, ma ne baeo dìn-me.
En pe me a ràncu, en despet d'e ene,
Quittat crenn an ti-màn, pe m'em bo e vue.

JUDA.

Levi, c'honi zo re bromt, n'en dè qet abirie;
Ne zervich da netra re a demerite.
Gouzout a rit ervat e rancjomp achap crenn
Balamour d'eur maleur a rejomp en Gessen.
Dre ze, pa omp en peoc'h hac en paciantet,
Bevomp gant modesti, caromp Doue parfet;
An ull hor mallosse, ha Doue da guenta,
Dré mazè hor breur propr, ma teufemp d'e laza.

ISACHAR.

Juda, c'honi zo atao avocat d'an traitour,
Ha ne deuit a grenn bremàn vit bon sicour.
E lec'h douçât hon tad, pa voa ouz bor c'hanna,
Ar bougre execrapl a voa o ricana.
Ja, me en tou dèc'h, ma ellàn en tiza,
M'em bo sur e vue, pa dlefen perissa.

ZABULON.

Grit eo e gaera tol, n'all mui qen lavaret;
Mes rèt eo goustadic bremàn en em glèvet,
Rac ma vouife hon tad'var Joseph hon dessin,
E lacfe hon trèti evel deg assassin.

NEPHTALI.

Ret e vo demp lezel qement-mâ da yena:

Amzer ivoalc'h hor bo di ober dionnti.
P'e gavimp a goate, ni rêi deha e roll...
Holla! m'er güel éru... Va breudeur, tavomp oll,

*Joseph a doste.*

---

## C'HOERC'HVET DIALÓG.

GAD.

Tostait-ta, Joseph, eun nebeut em c'hichen,
Ma clêvimp bo toare qent eguet avanç qen.
Eun ovre caer benac oc'h eus bet en nòs-mâ,
Pa zoc'h deut qer buan amân d'hör bisita.

JOSEPH.

Güir eo ze, va breudeur; ia, sur, va Doue,
An nòs-mân e meus bet adare eun ovre,
Pehini a ve caer, ma ve interpret-t:
Me.ya d'en conta dèc'h ęta, p'en deziret.
Seblantout a rê din e voamp ê1 da endram,
Hac e labourremp oll hep en em repos tam.
Ma voe va stuc'hen hed gourect prout en ær,
Hac ho re-hu voa oll en eur memes amzer
Oc'h adori va hini. Daonst petra voa ze?
Ho re-hu voa soublet vel dre humilite.
Cetu, hep gaou ebet, ar pez a meus güelet
En nòs-mân, em ovre, epad ma voan consqet.
Ar peoc'h ra vo ganêc'h, va braudeur, assambies.
Deut e voan da bouimen ha d'ho quelet expres.

AZER.

En èm imajina, paour gèz Joseph a ret,
O sònjal eo e ve eun ovre ho pe bet:
Eun dessign caer benac zo dindan ho poned;
Daoust hac én a ello bea accomplisset?

DAN.

Marteze én a zònj e vezo hon Roue,
Pa deu hon stuc'hennou da adori e re!
Güisqet ê eus cár zê distinct ouz hon re-nis

Oll blijadur va zad ê dont d'e elevi
Dreist e vugale all, dre m'en deus eur min mat,
Ha ma voar an adress da zonet d'en lippat.

RUBEN.

Hit d'arguêr, insolant, n'ouzoc'h petra leret,
Da zònjal diotach ha ne c'hoarveint qet.
Mar carfac'h var an de dont d'en em exerci,
E cousqfec'h hed an nôs ive qercoulz ha ni.

JOSEPH.

Mâ eta, va breudeur, qen a vo-ta bremàn;
Mar dòn dêc'h importun, exeus a c'houlennàn.

Sortial a ra.

SIMEON.

Grêt mat oc'h eus, Ruben, rêi e gònje deàn,
Rac me am hon c'hoant bras da façatât aneàn;
Ha mar teu deàn dont adarre d'hor güelet,
Me am ho e vue, pe me a vo crouguet.

LEVI.

N'en de voas resolvi evit ober ontàn:
En eo hepqen zo caus d'ar boan hon eus amèn.
N'hor he nep djenes hae hor he e lazet;
Avoalc'h e vimp-ni c'hoas pa vezimp-ni unnec.

JUDA.

Deomp da gass hon dénved da beuri, va breuder,
Ha chenchomp a bropos. Lest-àn, êt ê d'arguêr.
Ne ra sujet da zen da gaout nep droug ountâ
Evit laret farçon d'en em divertissa.

Sortial a reont. Jacob ha Joseph a antre.

JACOB.

Joseph, poent ê dêc'h mont da ober eur bale
Da velet ho preudeur, ha deut prest hep dale,
Evit lavarat din ha c'houi e heus o c'havet
O soigni an dénved evel ma zeo dleet;
Rac e maint oll bremàn en creiz o yaouanqis,
Hae en em ancouaont gant ar feneantis.

JOSEPH.

Va zad, va brassa c'hoant ê dont d'ho servichi;
Evel ma commandit me dle oboissa.
Me a ya d'o güelet bremàn en eur vale,
Ha pa vìn distroet c'houi glêvo o doare.

JACOB

Hit eta, va mab qèz, ha ne zaleit qet,
Rac eun hast bras a meus d'ho qüelet distroet.

*Sortial a reont.*

---

## *SEIZVET DIALOG.*

## GUERZIDIGUEZ JOSEPH.

*E vreudeur a antre.*

ISAKAR.

Pa medi bon dénved elec'h ma cavont boued,
E ràncomp mont bremàn da c'hoari arbalet.
Demp pemp eus a bep tu, ha greomp eur barti,
Mes laqeomp eur gaj qent commanç da c'hoari.

ZABULON.

Lezomp ar c'hoari-ze; demp da deuler mein-poez:
Me a atlapo re vras bete ma vin en c'hoez.
Hac em be-me cant scoët, pa gommancin c'hoari
N'en em arrêtin qet qen n'am bo mui hini.

NEPHTALI. *Joseph a dosta*

Êru eo ar flatter adare d'hor güelet:
Clasc e valeur a ra, neus qet da lavaret.
N'hon eus nemet sònjal er voyen facila
Evit terri e benn, mar teu hetec amâ.
Güelet a rai neuze ar profit a denno,
Ma ellomp e zerc'hel, demeus e uvreou.

GAD.

Ne meus aoun ouz netra, nemet ma vemp güelet
Gant eun den fall benac, hac e vemp discuillet;

Rac ma vouife hon tad hor be grêt an torfet,
Qement zo er bed-màn n'hon justifie qet;
Rac gout a voar an tu d'en em ober outàn,
Hac hor be bor maleur abalamour deào.

AZER.

Ne velomp den vardro, rac-se scoomp hardi:
Tanfoeltromp ar bougre, ha n'bor be nep sourci,
Rac m'elfe hon flattal ha laqat hon larda,
Evel en deveus grêt meur a veach dija..
Mes êru eo an beur ma vu recompancet
Eus e dèodadou fall, evel ma zèo dleet.

DAN.

Comzit-sioul, me ho ped, p'otramant hor c'hlèvo,
Hac e lèc'h dont amàn, d'ar guèr e tistroyo.
Pa ne zeus nemedomp, crapomp en e golier,
Ha strângouillomp diouc'h-tu an tam mab-cagn flatter.
Nebeut eo ze assur evit recompanci
Nep a rafe d'ar mein donet d'en em debri.

RUBEN.

Done a zo presant amàn ouz hor c'hlèvet:
Ennes a vouio oll petra hor bo-ni grêt.
An ée hac an douar oll hon abandono,
Ma vemp qer didrue da laqat d'an maro
Joseph paour, hor breur qèz, dre'r seurt impietè!
Sònjit, me ho suppli, petra a c'hoarveste!
Rac Doue n'en deveus, megred, biscoaz manqet
Da zout da bunissa nep zo caus d'eun torfet.

SIMEON.

Ne dal qet dèc'h sermon, coll ho poan ê a ret;
Pell zo var qement-màn hon eus deliberet.
Poent bras eo, m'en toüe, dont dioutàn abenn,
Bremâ-souden vatan me a doro e benn.
Ia, me fell din gout ha den a zo amàn
A lavaro muiqen pêvar gomz evitàn.

RUBAN.

N'en dê qet, Simeon, evitân e comzân;
En profit an oll en ar pez a lavarân.
Qent en em dransporti, prouvit oc'h eus rêson
D'en em abandoni da eur seurt trabison.
Piou a gredfe biqen monet dirac va zad
Goude eur seurt torfet, hop na sclasfe e boad!

LEVI.

Ruben, va breur hena, c'hoaz am c'harg a eston,
Ouz ho clêvet soutea Joseph, an tam frippon.
Ha c'houi gouzout ervad peguen lies a vech
Omp cannet dre e fot ha dre e droyou blech.
Mes êru eo an heur, daoust d'e oll avreou,
Ma touche'r hêamant demeus e dêodadou.

JUDA.

Chenchomp, va breudeur qer, a resolution,
Ha sônjomp da guenta pesenr punition
A ross un Doue da Gain infidel,
P'en devoe dre avi lazet e vreur Abel.
Ar Scritur a lavar en qeit ha ma vevas
E voa e grim horrubl bepret dirac e façz.

ISAKAR.

Mar en em ahnsomp da rêsoni var ae,
E c'hounit ar flatter e vuez adare.
Mes me na harzân mui... Arrêtit, camarad:
Ma voalc'hin var ar plaç va daouarn en ho coad.

RUBEN.

Arrêtit, Isakar, rao p'ho po en lazet,
Qement zo er bed-mâ n'en resuscito qet.
Horbreur eo, sônjit se, ha mar scnillompe voad,
E vimp sur punisset abret pe divezat.

JOSEPH.

Petra a meus-me grêt control d'bo polonte,
Ma fell dêc'h, va breudeur, lemel din va bue?

Mar doun cassêt ganêc'h, ez ê injustamant:
Biscoas demeus ho pera ne dleyen souffr tourmant.

ZABULON.

Poentêdêc'h, courtisan, dont d'en em excusi,
Ha pedi ao astrou da zoot d'hoc'h adori,
D'ho telivra a boan en danjer ho pue,
Rac ez oc'h er moment ma rentot hoc'h ene.

JOSEPH.

Abeurs an Doue beo, va breudeur, ho pedàn
Da rêi din va bue ha pardon ar vech-màn.
Lavarit en petra e meus hoc'h offancet,
Ha me a evessai en amzer da zonet.

NEPHTALI.

Pa voac'h ouz hor flattal d'hon tad, impertinant,
Hac oc'h ober deàn hor sqêi injustamant,
E voa c'hoezet ho penn qement gant vanite,
Ma sònjec'h, me a gred, n'echuje biqen ze;
Mes bremâ, pa omp crog, frippon, ebars ho lèr,
Hep remors na true ni rayo hoc'h affer.

RUBEN.

Greomp goell, va breudeur: evit ne vezimp qet
Blamet ouz e varo gant Doue nac ar bed,
Treinomp-àn er citern amàn da berissa,
Ha diviscomp e zê digantàn da gueote.

GAD.

Hoc'h avis a zo mad, bez' vo executet:
Renfit eta ho sê, ha ne gontestit qet.
Marc'hat-mat oc'h eus c'hoas o tremen evelse,
Rac meritet ho poa pell zo coll ho pue.

JOSEPH.

En hano a Zoue, va breudeur ho pedàn
M'en em-bardonfomp oll qent va laza aman.
Consolit va zad paour, pa gomzo ac'hanòn,
Rac me a zo certen e ranno e galon.

AZER.

Qerse bras vo certen gaotàn ho tivoeret,
Rac c'houi a vouie brao treī deàn e speret,
O rapporti deàn tenor hoc'h ovreou;
Mes ar vech-màn, flatter, e vo fin d'ho cojou.
Sònjal a rêc'h bea Roue varnomp-ni tout,
Mes c'houi yêl er citern da vervel gant hirvout.

JOSEPH.

Daoulinet.

Adieu eta, Ruben, ha c'houi ive, Juda;
Pêc'h ez òn oblijet, va daou vreur, dreist pe ptra.
Ha c'houi, va breudeur all, Doue d'hoc'h asisto.
D'en em gonvertissa qent difin ho teiziou.
Me ho pardon amàn dirac ar güir Doue,
Hac a c'houlen ar c'hraç m'ho pardono ive.

Teuler a rêr Joseph er citern.

---

## EIZVET DIALOG.

DAN.

N'en dê voas demp sònjal, qent eguet mont d'ar guêr,
Pelec'h hor bo casset an tam frippon flatter,
Ha mar goulen hon tad pelec'h e màn Joseph,
Toùomp oll n'ouzomp qet, zo a ve mad, me guef.

SIMEON.

Ar güella a gaffen ve brêvi e esqern,
Rac aoun d'eur re benac e glêvet er citern;
Ha ma teufe d'am zad gouzout ar virione,
Foeltr hini ac'hanomp ne lezfe en bue.

RUBEN.

Di... va c'halon, pa gonsideràn ze....

Daou varc'hadour a êru.

Mes, petra ... daou-qnt zo êru hon bete?
Crena a ràn gant spont ne vent eus ar c'hontre,
Ha ma vo caus Joseph demp da golt hor bue.

LEVI.

Ne reomp van ebet qeo e vezint amã,
Ha mar o hanavomp, e ràncomp o laza,
Pe o stlap er citern qercoulz hac ar flatter:
Ret eo coll consciang en hevelep affer.

JUDA.

Ismaëlitet int, o vonet d'an Egypt,
Marc'hadourien o daou; prest ac'hann e yint qöit.
Sentit ouzôn-me oll, hac e vezoc'h contant:
Goerzomp Joseph dêze evit eur som arc'hant,
Qentoc'h vit e lezel e fonç ar citern-màn,
Rac dre ma ê va breur, e meus truez outàn.

ISAKAR.

Lezit ar pris ganén, ha c'houi a glèo, goasel?
Ret vo meuli Joseph, qen e vezo goerzet.

Mont a ra da gaout ar marc'hàdour.

Bonjour, marc'hadourien. A belec'h e teuit?
Grit ganeinp eur marc'had a rai dêc'h calz profit.
Prena rit-hu'r potr brao, a zo savant meurbet,
Da vont ganêc'h d'ho prô pe el lec'h a garfet?

AR C'HENTA MARC'HADOUR.

Ret ê demp e velet da guenta, autrone,
Ha ni n'em accordo, mar dê d'hor bolonte.
Me ho pêo en aour pe' bars en arc'hant guenn:
Noc'h eus nemet ober pa garfot ho coulen.

RUBEN.

Laqit amàn ho torn; me a ya davitàn.

Pa êru etal Joseph.

Joseph, roit ho torn, ha savit c'hoas amàn.
En em resolvet omp d'ho qüerza, va breur qer,
Evit mont d'an Egypt ar rest eus ho c'h amzer.
Gñell eo heva eno, me a gred en effet,
Eguet mervel aze gant naon pe gant sec'het.

JOSEPH.

Bolonte va Doue ra vo accomplisset,

Ha nonpas va hioi : grit evel a guerfat.

AN EIL MARC'HADOUR.

Arrêtit eun nebeut, ma er c'honsiderfomp,
Ha lavarit ho pris, evit ma partifomp,
En ur guer pe en daqu, rac ni na ouzomp qet
Petra eo chipotal var an dud na locnet.

ZABULON.

Anter-cant scoët a dal eun den brao eveltàn:
Mar domp accord a hris, gemerit aneàn.

AR C'HENTA MARC'HADOUR.

Excusit, autrone, ma ne accordomp qet
Evit ar prîs huel pini a c'houlennet.
Ne gafemp qet ar som en Egypt diouta:
Ret e ve résonabl nep a esper guerza.

NEPHTALI.

Sellit, va mignonet, petra a varc'hatet,
Hac en em accordomp; n'ho po qet a vorc'het,
Rac eur guenet en deus capapl da servichi
Eur roue pe eur prinç qercoulz ha pepiui.

AN EIL MARC'HADOUR.

Lavarit demp eta ho pris an izella:
Peguement a fell dêc'h ? ha ni ya d'ho pêa.

GAD.

Uguent scoët a rofot : n'ho po diner rabat,
Pe ni er miro c'hoas er guêr en ti e dad.

AR C'HENTA MARC'HADOUR.

Coulz e demp ho pêa evit achui pront;
Peb a zaou scoët zo dêc'h e cetu aze ho cont.
Avancit, autrone, rac ni a zo tud franc.
Roit-ta demp hi emâ ho potr brao ha yaouanc.

AZER.

Tostait, va breudeur, evit ma partajfomp
An arc'hant en antier pini a guemeromp.
Uguent scoë entre deg, mar be grêt leajdet,

Ne deu da bep bini nemet peb a zaou scoët.

AN EIL MARC'HADOUR.

E ya ganemp eta, pa oc'h eus consantet :
Lavarit, va mignon, adieu d'ho mignonet.

DAN.

Rêsnn eo, va mignon ; mes laqit eves mat
Na ziguesse deàn achap en eur flippat,
Rac ennes a zo fin evel eun ispion,
Hac en em dransportfe adare d'hor c'hanton.

JOSEPH.

O disparti eüzus ! ret e ve composet
Va c'halon eus a dirr, p'otramant simantet,
Pa ne deu da ranna ba d'ober dìn mervel,
Pa velàn an affront qer cri ha qer cruel
A ra va breudeur dìn, hep ô disoblija.
Done d'o guendalc'ho, me ya da bartia.
M'o freoje gant va goad, ma vije qestion,
Hac int dre o avi am livr, am abandon !
Mes evit qementse n'en em afflijàn qet,
Mar dê en gloar Doue eo qement a zo grêt.
Adieu eta, va brô ! adieu oll, va breuder !
Va zad eo am gra trist o quittat eus ar guêr.

Ar varc'hadourien a bart gant Joseph.

---

## NOVET DIALOG.

RUBEN.

Evit güir va breudeur, va c'halon zo touchet
Pa zônjàn er c'homzou n'eus Joseph lavaret.
Rebechi a ra demp hor prenje gant e voad,
Ha ni deu d'er güerza ! Qementse nê qet mat.

SIMEON.

Êt ê hon tamfrippon. Ruben, ne ouzoc'h qet
Petra a rê deàn comz evel en deus grêt ?

Sònjal rê hon laqat d'e zellet a drue,
Ha d'e lezel er guêr evel qent ha gonde;
Mes tromplat ez ê bet. Hac'houi, va breur hena,
Oc'h eus eur galon fall, mar deus var ar bed-mâ.
Ret eo caout calz courach ha resolution
Evit dont da renji pepini d'ar rêson.

JUDA.

Gomz douç ha rêsonapl, hep dont da bratica,
Zo labour inutil. Me deu d'ho supplia,
Da zònjal, va breudeur, petra a respontfomp
D'hon tad eus a Joseph'er guêr pa êrufomp.

ISAKAR.

Toùomp deàn bardi n'hon eus qet er güelet:
Ze eo ar güella tout vit ma vo ancoùet.

ZABULON.

N'en dê qet avoalc'h se, ha c'houi a glêo, potret?
N'hon eus nemet laza unan eus hon dénved,
Ha trempa sê Joseph ebars e mesc e voad,
Hac unan ac'hanomp en disqùelo d'hon tad.
Ni a zouteno ferm hon eus bet er c'havet
Leun a voad en eur parc, qen e voemp spouronet.

NEPHTALI.

Parbleur! ze a zo mad : greomp ze dilijant;
Mes ret vo bea trist hac oher an dolant. —
Y. Sortial a reont.

DECVET DIALOG.

*Jacob hac e vugale a antre eus a bep coste.*

ISAKAR.

Ni ho salud, va zad, gant joa ha carante;
Gant calz demeus a bast ni zo deut ho pete,
Da zisqeuz dêc'h eur zê pini hon eus cavet
Leun a voad er c'hampagn; terruplomp estonet.

JACOB.

O Doue eternel!... Petra c'hoarvez eta?
Ranna ra va c'halon o velet ar zê-mâ....
Eun den mechant benac en deus assassinet
Joseph, ho preuric paour, a voa êt d'ho qûelet.
Mes c'honi, teulit oll plê ha laqit eves mat
Na vec'h bet qer barbar da zont da scuill e voad.

AZER.

Ret e ve, va zad qer, bea meurbet barbar!
Ni a doufe qentoc'h dre an ee, an douar,
Ma vemp bet qer cruel ha qen dinaturet
Da laza hor breur qèz, ganemp oll qer caret!

JACOB.

Ho comzou, ô va mab! a lec'h va c'honsoli,
Ne reont nemet laqat va glac'har da gresqi.
Ho preur a voa honest, rèson oc'h eus en za;
Pell da glasc noazout dêc'h, boc'h oblija a rè.
Aufin, ne badân mui, ma ne allân mervel,
Ha disqen el limbou da velet va buguel.
Oh Doue! c'houi dleje bea exterminet
Ar muntrer execrapl en deus bet e lazet.

DAN.

Moderit ho transport, va zad, me ho suppli,
Ha ne vurmurit qet, rac aoun dont da bec'hi.
Bugale all oc'h eus, rac se n'ho pe qet nec'h,
A deui coulz ha Joseph da renta servich dèc'h.

JACOB.

En vên e parlantit an eil hac eguile;
Va glac'har a bado bete fin va bue.
Hac an den mizerabl en deus bet e lazet
Am oblije meurbet ma tenfe d'am c'havet,
Da blanta eur poignard adreus dre va c'halon:
Neuze e rafe fin d'am desolation.
Ma vije va oll vad am bije bet collet,
Gant nebeut a gomzou e vijen consolet;

Mes coll eur c'hronadur a garrien qer parfet,
Hac ar c'haera biscoas gant an natur formet!
Inutil ê clasq rêi nep consolation din,
Rac qeit ha ma vevin nemet gloêla ne rin;
Nemet qeuzia Joseph, va buguel qer caret,
Ha goule ar venjanç demeus eur seurt torfet.
Mil accidant zo bet ganén-me êruet,
Ha mil ha mil glac'har aboe ma zon er bed;
Mes an tol-màn, allas! a deu d'am ecrazi,
Rac va buguel ha me a laz an deu impi.
Hac hor maro digar a zeblant din birio
Eur vadelez meurbet da receo ar maro.
Lazet ho poa ar vam, deut oc'h bremâ d'ar mab,
Mes grit da vianâ va mennat agreab:
Deut da vrêvi va feun, da basta va deyou,
Ha yin da vit va mab, mar dèo êt d'al limbou.

RUBEN.

Va zad, mê ho suppli abers ar güir Doue,
Da vea paciant ha d'aucounac'hat se.
Ne gredân qet ve den en deve-e lazet:
Gant eul leon benac ez êo bet devoret.

JACOB.

O monstrou ifernus! mar plije gant Doue
Ho pije devoret qement mad a meus-me
Ebars en general, ha Joseph esperet!
Ze ne voa qet capapl da droubli va speret:
Rac ar madou a ya hac a deu er bed-mâ;
Mes, pa zônjân em mab, allas! e faticân.

JUDA.

Avancit, va breudeur; dongomp-én d'e voele.
Couraj, couraj, va zad. Petra eo qementse?
Qerzit prest da vit dour da voalc'hi e visach;
Hastit âfo eta, na eil mui davantach.

Mont a reont da gass a zad d'e voele.

## ACT II.

### QENTA DIALOG.

**AR ROUE PHARAON *hac e oll suit.***

PHARAON *var e dron.*

Va hano eo Pharaon, evit ma eutentfet,
Rone ha Souveren d'an Egyptianet.
Me a zo bet trec'hour var guement nation
A zo en amzer-màn diudan an horizon;
Me a meus eun nombr bras demeus a brovinçou,
Noblançou ha qestel, juridictionou:
Ar Rouane memes a rent din o homach,
Va c'hurunen Egypt zo dleet d'am c'hourach.
Me meus douguet brezel er Mesopotami,
En Sichem, en Canaan, en Gessen, er Siry.
C'hoec'h cant mil den vaillant a zo em armeou
Dindan va intandant, a zent d'am urzou;
Ha pa ve qestion da guerzat d'an arme,
Ne ouzòn qet petra eo ober lachete.
Qemeret a ràn Mars evit va secondi,
Hac evel ar gurun e zàn d'an enemi.
Er brassa danjeriou oun atao exposet:
Sepet ma vin treo'hour, me ne ràn van abet;
Ha c'hoas ec'h esperàn, dre gourach va frincet,
Conqeri ar bed oll en amzer da zonet,
Hà laqat va hano da vea immortel,
Mar be an doue Mars d'am armeou fidel.
Ret e zèo caout couraj pa yèn da gombatti,
Pa e vezer trec'het dindan an enemi,
Hac ober d'ar brincet command d'ar zoudardet
Gaot nerz ha gant adress er vataillou renjet.

Rac-se, princet vaillant, all carguet a galon,
Pa ràn dèc'h an enor da dostaat d'am zrôn,
E ràucomp adori oll ar memes Doue,
Ha servicha fidel ho Prinç hac ho Roue.

PUTIPHAR.

Va Prinç ha va Roue, n'en dê qet a hirie
E meus bet disqeuzet dèc'h va fidelite.
En peb amzer, va Priñç, ez oû bet dèc'h fidel,
Coulz en amzer ar peoc'h vel epad ar brezel;
Ha c'hoas ec'h esperàu, en amzer da zonet,
Contanti va Roue evel a ris bepret.
Me rai d'ho curunen bea hep neb e bar,
Hac ho crai Impalaer ar môr hac an douar.

AR SOMEILLER.

Gout a rit, va Roue, e meus ho servichet
Aboe ma voan bian, gant enor ha respet;
Exposet meus va c'horf en danjer-va bue
Da venteni ho cloar hac ho prosperite.
Bea meus evit test an ée hac an astrou
E meus bet observet fidel ho lezennou;
Cant güech e meus saillet etouez millierou byr,
Gant pep seurt vaillantis, evit souten ho quir.

AR BOULANGER.

Aboe m'eus an enor da vea ho Poulanjer,
Ec'h ouzoc'h, va Roue, peguement ôn sincer,
Hac e fournissàn dèc'h bara zo excelant,
Ha da guement oc'h eus en ho couarnamant.
Ouzpen ec'h esperàn em bo an enor c'hoas
Da vea en ho ti ha da chom en ho craç;
Da ober va dever en amzer da zonet,
Evel e meus-én grêt en hini tremenet.

AN HERON.

Sir, me en àn hini ne'h eus bet destinet
Da gass bo lizerou ellec'h ma teziret.

Me ziselèrin brezel d'ar brassa ènemi,
Pa deuy ho Majeste royal da gommandi.
C'hoas e carfen bea prest d'exposi va goad
En servich eur Roue qer puissant ha qer mad.
N'en dôn qet eur poeltron, na biscoas n'en dôn bet:
M'han souteno atao dre bèvar c'horn ar bed.

AR C'HENTA ANCHANTOUR.

Gout a rit, va Roue, mar oc'h eus goneet
Nombr brassa vatailloù dre bèvar c'horn ar bed,
E zèn dre va avis ha va speret suptil:
Gant enn den avichou me rai dèc'h gounit mil.
Güir èo, me voar ervat, ne meus qet exposet
Ar armou var va c'horf evel ar zoudardet,
Mes teurel' ren ar sard, dre voyen va studi,
Evel ma èruen' etoues an enemi.

AN EIL ANCHANTOUR.

Me za injenier en hoc'h oll armeou,
Hac a voar mat penos assieji qærioù,
Ha tourian da stlap mein da ziscar muraillou:
Ne ignorân netra; rac-se, en güirione,
Me venteno heprel servich ha Majeste.
Ouspen, e tevinân an amzer da zonet,
Qerqoulz ar memes tra an hini tremenet.
Me voar fortun ha chanç demeus a bepini
En instant ma velân e fisionomi.
Anfin, va güir Roue, prest ôn d'ho servicha
Eus a greiz va c'halon, qeit ma vin er bed-mâ.

AR C'HENTA PAJ.

Roue bras an Egypt, elloat a rit credi,
E varvfe evidoc'h qement zo en ho ti,
Me èo an disterra ens adoues ho pajet,
Hac a zo va c'halon d'ho servich decidet.

AN EIL PAJ.

Mar dêo bian va nerz, va c'houraj a zo bras,

Hac e meus c'hoant ur vech da zisqid'an oll c'hoas
Gant peguement a joa, a jenerosite
Ec'h impljān va brec'h en servich va Roue.

PHARAON.

Admiret ōn, va zud, ouz ho consideri;
Hardimant ec'h ellān, me a gred, commandi
Ebars en Egypt oll ha c'hoas er vroyou pell,
Pa meus generalet qen hardi er brezel.
Rac-se-ta, Putiphar, pa zoc'h ar pinç qenta,
En Egypt en antier me hoc'h etablissa
Gouarner general var va oll sujedet.
C'houi a vo, var va lerc'h, ar c'henta enoret,
Evit anaoudegnez eus ho servichou mat:
Ne ouffen ho laqat en enoraploc'h stat.
Ha c'houi, va frincet all ha va officerien,
Credit certenamant n'oc'h ancouain biqen,
Ha ne choumo bini hep eur gouarnamant,
Dre ma cuntunaot da vea tod vaillant,
Mes êru eo an heur ma zê poent bras leina,
Ha ma zaimp goude ze d'en em divertissa.

*Sortial a reont. Putiphar a chom. E vreg a antre.*

---

*EILVET DIALOG.*

PUTIPHAR.

Reconfort va bue, ha va muia-caret,
Objet oll deziriou a zouet va speret
A voa gant ar roue Pharaon er pales;
E màn en humor vad, mar er guelis james.
Hanvet ōn Gouarner var e oll sujedet,
Hac er roqantelez ar c'henta ar brincet.
Ne c'houlen diganéa nemet ar pas qenta:
Qementse a zo just hac ar rêsonnapla.
Dre ze e meus dezir, dre ma ê permettet,

Da choas eur secretour a vezo d'am souet,
A c'houarno va zi qeit ha ma vin absant,
Hac vaqi a rancàn gant ar gouarnamant.

AR BRINCES.

Carguet e zòn a joa o clèvet, va fried,
Ez oc'h gant ar Roue qen terrubl enoret.
Qemerit ho suitou qement hac a zo ret;
Evit aour nac arc'hant assur ne vanco qet.
Ret eo demp delc'hel renc evel ma eo dleet,
Evit dre'n oll vroyou ma vezimp enoret.

Ar varc'hadourien a antre gant Joseph.

AR C'HENTA MARC'HADOUR.

Demp betec ar Roue, rac eno e zeus aour,
Da dralica Joseph, zo hon esclavour paour;
Goulen cant scoët ellomp hardimant dioutàn,
Hac frêjou hon eus bet ouz en digas aman.

AN EIL MARC'HADOUR.

Me a vel Putiphar duont o pourmeni;
Demp d'en disqens deàn qent en em bresanti
En pales ar Roue, rac pa vezimp eno
Pharaon er miro vit ar pez a garo.

AR C'HENTA MARC'HADOUR.

Parbleu ze a ve mat. Greomp deàn 'r güelet...
Me rent ar zalud dèc'h, autrou, ha d'ho pried.
C'hoant ho pe-hu prena va esclavour presant?
Eur pez marc'hat matê, a vezo deus ho c'hoant.

PUTIPHAR.

À belec'h eo ho ten? larit, marc'hadourien.

AN EIL MARC'HADOUR.

Eus a Ganaan, autrou, eus a danez berjerien.

PUTIPHAR.

Peguement a fell dèc'h da gavet dioutàn?

AR C'HENTA MARC'HADOUR.

C'hoec'h-uguent scoët a dal eun den brao eveltàn.

PUTIPHAR.

Recevit tri-uguent, ha m'ho pêo contant.

AR EIL MARC'HADOUR.
En güirione, autrou, n'hor be qet an arc'hant
A goustas en Canaan, hac ec'h'ouzoc'h, autrou,
N'ellomp qet, hep dispign, bale dre ar vroyou.

PUTIPHAR.
Peguement, en ur guer, a fell dèc'h dioutàn?

AR C'HENTA MARC'HADOUR.
Cant scoët a gousto dèc'h, mar ho pe an càn.

PUTIPHAR.
Güelit eta, tirou, hac én zo d'ho souhet.

AR BRINCES.
Har dè d'ho polonte, grit evel a guerfet.

PUTIPHAR.
Avancit, autrone, ha me ya d'ho pêa
Ebars en aour melen, eur moneiz ar brava.

Putiphar a baa ar Varc'hadourien;

AR VARC'HADOURIEN.
Yec'hed mad, autrou Prinç, Doue d'ho conservo;
Gant ho permission, ni a ya en hon tro

Partial a reont.

## TRIVET DIALOG.

PUTIPHAR *ha* JOSEPH.

PUTIPHAR.
Arça, va mignoo qer, lavarit bremâ din
Ho hano, mar plij dèc'h, evit ma er gouezin.

JOSEPH.
Joseph eo va hano, ô va Prinç redoutet!
Me ho trugareca d'er bea goulennet.

PUTIPHAR.
Al labourioù, Joseph, a fell din a refet,
Vo ober d'am pořet pansi mat va roncet;
Derc'hel nèt ar pave ebars ar marchossi,
Ha rêi foen dre yoder, ne deufent da houssi.
Va c'hezeg a zo eser hac adret en armez:
Ne gafet qet o far en Egypt-a birie.

Onspen, e vo ret dèc'h clasc ar bourvision :
Cetu aze, Joseph, hoc'h oll gondition.

JOSEPH.

Me rayo, autron Prinç, gant joa ha carante
Qement a gommandit, mar chommàn en bue ;
Mes biscoas n'en dòn bet en servich an noblanç ;
Me meus aon hepmuiqen o comz en ho presanç.
Disqet e zeus bet dìn atao oboissa,
Ha plijout dèc'h, va Prinç, a ve va brassa joa.

PUTIPHAR.

Jôseph, va migoon paour, ret ê bea hardi :
Parlantit hardimant atao ouz pepini.
Mar bezit den bonest, me zalc'ho bo parti,
Ha n'ho po nep insult epad ma viot em zi.
Mes, hit da jijnni, ha neuze e velfet
Ha c'houi ello ober ar pez' meos lavaret,

JOSEPH, *daoulinet*. Putiphar a zorti.

O Doua eternel ! carguet a vadelez
A bep eternite vit ar bec'herien guèz,
Me ho trugareca, Autrou, d'am bea bet
Conservet en nôs-màn demeus a bep pec'het.
Bemdez e fournissit, guir Dad a garante,
Qement a zo reqis da asten hor bue.
Dra ze ec'h offràn dèc'h va oll actionou,
Va c'horf ha va speret, ha va sònjesonou.
Disposit diouzòn, Doue bras Abraham,
Herves ho polonte, p'am güelfot re vras sam.
M'ho qemer evit Tad, pa zòn abandonet
Amàn gant va breudeur etouez ar bayanet.
Grit eta ma ellin ha beva ha mervel
Evit ho prâssa gloar, ô Doue eternel !
En lezen hon tadou Abraham hac Isaac,
Ha na chomin biqen ebars em dever vac.
Me ya d'ar marchossi da c'hout bac én a zo
Laqet pep tra en orz gant an nep zn eoo ;
Rac nep zo dindan mestr a dle oboissa :
Un dra rêsonablê, pa rane dont da bêa. Sortial a ra.

*Pévarvet Dialog.*

PUTIPHAR *hac* AR BRINCES, *e bried.*

AR BRINCES.

Anfin, va fried qèz, contant en em gavân
Eus ar servicher mad, aboe' medi amân.
C'hoant a meus d'e laqat recevour en ho tî,
Rac enn den honest eo, mar boe biscoàs hini.
Ne gafet qet, va Prinç, en Egypt en antier
Un den qer vertuzus evite eur servicher.
Agreabl ê d'an oll, hac eun den a speret:
Meritout a rayo bea recompancet.

PUTIPHAR. *Joseph a antre.*

Joseph, tostait dìn, ha rentit cont hremâ
Eus ar zervich oc'h eus rentet dìn en ti-mâ.
Hac én zo va ronceet er vech-mâ en poent vad?
En ho carg o lezis, gouzout a rit ervad.

JOSEPH.

Ia sur, autrou Prinç, a drugare Doue;
Biscoas ne voent lardtoc'h, qer joaüs ha qerguiê.
Güelet a raec'h bo sqeud en croazet pepini,
Ma qemerfac'h ar boan da zont d'ar marchossi.

PUTIPHAR.

C'hoant a meus d'ho laqat, Joseph, va güir vignon,
Da chench eus a vicher hac a gondition.
Recevour e vezot var va oll leveou,
Ha tenzorier memes demeus va oll madou.
C'houi a vo mestr em zi, pa ne vin qet er guêr,
Hac a rànco renji pep tra en e zever.
Rac-se bezit strivant ebars en qemenntse,
Ha m'ho recompanço gant calz a larguente.
Merqit mat hep nep fot qement a implijet,
Evit renta dìn cont, p'otramant d'am pried:

Evel eun Ecuier, gant enor ha respet,
E presantot ho torn d'an Itron va Fried.

JOSEPH.

Ma ve ho madelez va dispansi ouz se,
E ven oblijet bras, Autrou, d'ho carante.
Me ne meus na prudanç nac avealc'h a speret
Da ober, autrou Prinç, ar pez a gummandet.
C'houi a gavo re-all o deus capacite,
Ha nonpas eur paour qèz certen evel don-me.

PUTIPHAR.

N'eo qet eur a birio, Joseph, meus anaveet
Ho fidelite vras couls evel ho speret.
Suffis ma meus dezir, e reot qemennse;
Rac-se ne glasqit qet mui din nep digare.

*Sortial a racont.*

## PEMPET DIALOG.

AR BRINCES.

Ne gredjen birviqen ec'h elje Cupidon,
Gant e vyriou flèmus entàni va c'halon;
Mes, allas! bremañ a meus e vo ret din cedi
D'ar byriou danjerus a den d'am attaqi.
Va youl a so goal vras, daoust ha me allo
Resista pen-da-ben ouz e antreprizou!
Ret vo din, bete gout na cedfen d'am transport,
Tachout, mar dê possubl, d'ober va oll effort
Ouz an nep am laca languissant deiz ha nôs,
Hac a vir ne meus qet ur moment a repos.
Joseph eo an objet a beurgarg va c'halon;
N'allan qet ampech se en hevelep feçon.
Mes ar pez am rent trist hac a deu d'am nec'hi,
N'en dêo qet varnôn-me e mâ e fantazi.
Gouscoude, ma carfe, ne ve den en Egypt
Qen evurus hac én na qement a verit.

Ne vanc netra deàn nemet amonroustet,
Ha nonpas rebuti nep a deu d'e garet.
Ah! perac ne deu qet, hac én euo deu qer coant,
Da bartaji ganén momentchou've charmaot!
Mes n'ouzon qet penos dont da zisqeuz deàn
Ar garante ardant a zantàn evitàn.
Pa n'en dê va zellou bet capapl d'en charmi,
E rancào, e meus aoun, donet d'en declari,
Ha lavarat deàn sioulamant en secret,
En deus evit atao va c'halon gonecet;
Ha mar car dougen din ar memes carante,
Ni daillo eur bonet da Butiphar hirie,
Pa eo goell gantàn chom en pales ar Roue
Eguet dont da dremen eur moment ganén-me.
Anfin, ne badàn mui : mont a ràn e vete,
Ha da gonta deàn tenor va bolonte.

AR BRINCES. *Joseph a antre.*

Joseph, va Ecuier, gemerit ho cleze,
Ha deuit, me ho ped, da bourmen ganén-me.
Me gav hir an amzer epad n'ho quelàn qet,
Rac me gar ho presanç, guir objet va speret.

JOSEPH.

Ho madelez, Itron, a ra dèo'b credi ze,
Ha oonpas va speret oa va habilete;
Mes me oboissa d'ar rez a gommandfet:
Deut pa blijo gaoèc'h elec'h ma tezirfet.

AR BRINCES.

Joseph, va mignon qer, ho sellou admirabl
O deveus va reotet, allas! goal mizerabl:
Amaret oùn gante ebars eo eur fèçon
Ma zôn incessamant evel en eur prison.

JOSEPH.

Itron, ne ouzòn qet var bez condition
E teufen da respont d'ho proposition,

Rac va zellou a zo ordinal occupet
Ha vit servich ho ti, evel ma eo dleet.
AR BRINCES.
Ne gredfen qet o plam, na biscoas ne meus grêt;
Nemet re a zourci, allas! a guemeret.
Lest an anter anê, Joseph, pa ho pedân,
Ha carit ac'hanôn evel ma ho caràn:
Distroit dirazòn, ha poqit bravic dìn,
Ha m'ho rento eürus ha contant diouzin.
JOSEPH.
Qementse, ô Itron! a dremen va aperet:
En em dleout a ràn da Zoue, d'ho pried.
Güell e ve din mervel dre ar brassa suppliç,
Eguet renta deân eun hevelep dispris.
Gouzout a rit ervat en deveus va choazet
Da vea tenzorier d'ar pez a bossedet:
Commandi a ellân var guement zo'n ho ti,
Ha d'an oll, sepet c'houi, a ellân commandi.
Ha ma ven-me qer lach da zont d'e drahissa,
Ne ve qet a suppliç avoalc'h d'am punissa.
Hac ouspen ze, Itron, c'houi voar eo difennet
Drel lezen a Zoue, dindan boan a bec'het.
AR BRINCES.
Brassoc'h pec'het oc'h eus o tont d'am refusi;
Pa ellit, va mignon, donet d'am c'honsoli.
Hep nep dale nemeur c'houi a rafe tremen
An oll boan a zantân gant va youl disordren.
JOSEPH.
Güell e ve dìn, Itron, ne vijen qet ganet,
Pe bea en qartier var ar plaç difframmet,
Eguet coll va enor nac ive ho hini,
Ha mont en recompanç en ifern da zèvi.
AR BRINCES.
N'en em rebutân qet evit ar vech genta:

Ho calon inconstant ello en em renta,
Hac anaout ar c'hraç vras a ra dêc'h eur Brinces,
Ar vrava zo'n Egypt, ha memes er pales.

*Joseph a zorti glac'haret oll, hac ar Brinces a guntinu.*

Tec'hel a rit, ingrat, ha va abandoni!
Perac-ta, maleürus! nonpas dont d'am c'hredi?
Me anave dija, demeus e zaoulagad,
Emedi Cupidon o commanç e biqat.
Oh! ma elfes ur vech, daoust d'ac'h oll grueldet,
Lenn en calon an nep as car qement parfet!

*Ar Brinces, despistet oll, a zorti, ha Joseph a antre qerqent.*

JOSEPH.

Oh! execrapla viç! pebes iffronteri
Eo, dreist oll da eur vreg, en em dizenori!
Va Doue! c'houi vel oll qement zo tremenet:
Me rent dêc'h mil graçou d'am bea preservet
Da goumetti eur c'hrim e voan sollicitet
Gant ar brinces mechant en andret he fried.
Peguer bras lacheté eo d'eur vreg demezet
Bea qen infidel ha qement direspet!
En em abandoni gant he servicherien!
Ret eo ma ve follea, an draze zo certen.
Mes ar sex zo frajil, n'en deo qet a birie;
Dre ze e ranç an eil pardoni d'eguile,
Hac en em exanti deus an occasion,
Hac hon cargo an êe a venediction.

---

## *C'hoec'hvet Dialog.*

AR BRINCES *ha* JOSEPH.

AR BRINCES.

Allas! va c'harente ha va muia caret!
En nôs-màn na ellis na repos, na cousqet:
E voan o contempli ho touçter, ho qenet..,
Mes petra oc'h cus-hu? Terrubl oc'h affijet.

JOSEPH.

Coll a rà'n assuranç, Itron, ouz ho clêvet,
Rac ne gredjen biqen ho pijé àneouet
Da chom atao fidel én andret ho pried.
Ho car hac ho cheris gant qement a respet
Inutil e poannyit, mar sònjit ober din
Coll biqen va enor nac ive hoc'h inin.

AR BRINCES.

Joseph, va mignon qer, forcet òn d'ho caret:
Sònjit mat ec'h ellàn, p'am be antreprenet,
Servicha vel mignon nep a garàn parfet,
Hac ober punissa ive, mar ben choqet.
Rac-se eta, Joseph, poqit din, va mignon:
Lezit ho tiotach, ha sentit d'am c'halon.

JOSEPH.

Itron, mar plij ganêc'h, va exantit quz se;
Goell e ve ganén calz e tenfec'h va c'hleze,
Hac er plantfec'h uùl güech er galon a zougàn,
Ha me ho pardono qent qüittat ar bed-màn.
Güir ê, herves ar c'horf, e colfen va bue,
Alea-va ene a ve var an hent eus an êe.

AR BRINCES.

Qercoulz ê dêc'h tevél vel ober hoc'h excus,
Rac mar em refusit, m'ho rento maleürus.
Mes mar qerit bremàn ober va bolonte,
Me ho rento eürus ar rest eus ho pue.

JOSEPH.

Peseurt cvurustet eo beva er pec'het.
Ha commanç hon ifern ha ni c'hoas var ar bed?
Sodòm coulz ha Gomor a zo bet pulluc'het,
Gant ar güir Doue heo, balamour d'ar pec'het.
Ha c'houi ive, Itron, ma n'em gonvertisset,
Zo o clasc ho maleur, va c'hredi a ellet.

AR BRINCES.

E selaou ho cojou nemet dispita' rân.
Ha cresqi mui-ouz-mui ar boannion a zouffrân.
Alòn! hep complimant, poqit din, me ho ped,
Ha deut embèr da nôs d'am c'haout hep fot abet.

*Joseph a dec'h qûit. Ar Brinces a ziffr am e vantel a chom ganti.*

---

## SEIZVET DIALOG.

PUTIPHAR *hac e suit*

AR BRINCES.

Fors! sicour, tud va zi. Pelec'h oc'h, va fried?
Avancit d'am zicour ouz Joseph milliguet!
Seit amàn e vantel evit rêi testeni
En deveus bet clasqet da zont d'am violi.
Ha me, pa voen seuizet d'en em dilen ontâ,
E meus sònjet crial p'en em velen goassa:
E vantel meus miret qent ma è sortiet,
Goude m'en deus clasqet dont d'am bea forcet.

PUTIPHAR.

Ma ne vije eur vreg demeus a galite,
Pa è güir, va fried, e rapportit din ze,
Ne gredjen ze biqen demeus an ipocrit;
Goude'r bea laqet en vog hac en merit.
Penos! fellout deàn dont d'am dizenori!
N'en deus nemet sònjal qûitat prîm eus va zi.

AR BRINCES.

Petra? qûittat ho ti! Possubl ve, va fried,
E lesfec'h an traitour hep bea punisset!
Noc'h eus nemet sònjal e laqat er prison,
Ha laqat e grouga evit punition,
Nê qet ur vech na diou en deveus bet esset
Dont d'am sollicita d'ho pea trahisset;
Mes me, dre ma velen peguement én carlet,
Ne meus lavaret mann qen en deus va forcet,

PETIPHAR.

Balamour d'ar zervich en deus grêt en hon ti,
Em boa c'hoant, va fried, da zont d'er pardoni.
Diouz m'en em bresantet dirac va daoulagad,
E rin deân cartier, mes ma yêl quit-ervat.

AR BRINCES.

Ret e vec'h hep couraj hac hep nep fermete,
Pardoni d'eur c'hoqin iffrontet evelse;
Pencvert m'hòn honest, en devoa ho laqet,
En despet d'ho puissanç, da vea goapaet.

PETIPHAR. An Officerien a antra.

Parbleu! rêson oc'h eus; ze zo güir, va fried.
Harça, Officerien, ret eo e guemeret.
Qemennit d'ar jolier ractal e brisounia,
Da zepord ma sònjin penos er puuissa.

AR SOMEILLER.

Antrou ar Gouarner, qement zo en ho ti
Pa garfot gourc'hemen, a zo prest da zenti;
Rac, berves a glèvàn, an den direspet-se
En deus clasqet noas dèo'h, coulz ha d'ho qalite:
En nespet ma tle dèc'h qement a bossede,
Ne rê càs e nep mann demeus a guementse.

AR BRINCES.

Ho rêson, Someiller, a zo far ha prudant;
Mes redit prest va lerc'h ar frippon insolant,
Ha grit e ranfermi buan bars er prison:
Ar seurt-se zo indign eus a gompassion.

AN HEROD

Itron, n'ho pe morc'hed; grêt e vo qemeutse;
Bremâ-souden memes me a ya ebete,
Ma ellàn-me laqat va dorn var e borpaut,
Me rêi deân certen bale hep complimant.

AR BRINCES.

Hit eta, va zud qèz, buanna ma elfet;

En ho carg en lezàn qen e vo prisonniet.
Ha c'houi, va fried qer, deut en ho cabinet
Da guemer ho repos, pa oc'h qen fatiget.

AN SOMEILLER. Joseph cunduet.

Harça eta, Joseph, reutit din ho tieze,
Rac êru an amzer ma colfot ho pue;
Ha disqit da vigen, pa garit violi,
Ne qet da eur Brinces dèc'h d'en em adressi.

JOSEPH.

N'en am dransportit qet, ma ho ped, Autrone,
Va bue a zó dêc'h qercoulz ha va c'hieza:
M'ho ped, lavarit din perac oun accuset
D'ar Prinç? ma felt deàn e ven-me arrêtet.

AN HEROD.

Ober hoc'h ignoraot, impocrit, eo a rit:
Gout a rit ha goûten; diou boan a guemerit.
M'aljec'h bea brusqet davantach an Itron,
Ha caret gant ar Prinç, c'houi voa eur c'hompagnon!

JOSEPH.

Doue bras Abraham, distroit a drue
Oùz ho servicher paour eo e oecessite,
Ha c'houi, va migonoet, hep tam difficulte,
Va c'hassit d'ar prison, mar oc'h eus urz da ze.

AN SOMEILLER.

N'en dê voas demp eta ho reota prisonnier;
Truêz a meus ouzoc'h, Joseph, va mignon qer.
An Itron, marteze. mar dêo ouzoc'h fachet,
A ra injustamant bo laqat prisonniet.

AN HEROD.

N'en em emellàn qet demeus e afferou,
Qen am bo remerqet da guênta e zellou,
Ha mar eo devens mane, oie velo prontamant
Diouz e fisionomi hac én' gar merc'het coant.
Rac-se demp prontamant d'e renta prisonnier:
Justiç zo er vrô-màn; prim e vo an affer.

E gass-a rêr d'ar prison.

## Eizvet Dialog.

An Herod *d'ar Jolier.*

Salud dèc'h-hu, Jolier. Eus a bers Putiphar
Cetu eur prisonnier a zigassomp hep mar;
Mes teulit eves pis na deufe da achap,
Rac me gred en devo eur gravaten canap.

Ar Jolier.

Servicher oc'h d'ar Prinç ha dèc'h-u, Autrone.
Peseurt crim en deus grèt eno den brao evelse?
Den honest er c'havàn, herves an apparanç:
Poan a meus e credi en deve grèt offanç.

An Herod.

Hep ober, en effet, eo n'em rentet coupabl
Da vea tremenet evit re agreabl.
Cupidon en touchas dre zellou ar Brinces,
Hac en deus captivet terrapl e galon guès.
Hac evit prouvi dèi exces e garante,
E sònjas e zeuler var gostez he goele:
Auflammet voe gemeut gant donees Venus.
Cetu aze petra a zo cos d'en accus.

Ar Jolier.

Peseurt hano oc'h eus? m'er merqin em c'hayer.

Joseph.

Joseph è va hano, eerten, autrou Jolier.

Ar Jolier.

Antreit er prison, Joseph, va mignon qer.
Adieu, Officerien, me zo ho servicher.
Presantit va homach d'ar prinç a Butiphar,
Ha lavarit deàn eo paqet ar poupar.

Ar Someiller.

Adieu eta, Jolier, qen a vo-ta bremàn,
Ha laqit eves mat lezel ho creg gantàn;

Eut lapin eo a zo dirac ar sex frajif;
Rac-se, teulit splê mat : va c'honseill zo utit.

*Joseph daoulinet.* — Ar Jolier azorti.

O Doue souveren, gûir Zalver adorabl!
C'houi voar ha me a zo realamant coupabl
Demeus an action ma zòn bet tamallet
Gant ar Brinces ingrat, hep bea'r meritet!
Dre ze, va gûir Doue, me ho ped humblamant
Da guemeret ar soign demeus eun innoçant :
Rac e ve ar bed-mân enep din animet,
Mar teuit d'am zicour, me c'houneo bepret;
Noupas ma rafen cás vit bea er prison,
Mes carguet ôn a vez hac a gonfusion
O clêvet ar rebech eus eun impureté;
Mes c'houi, ô va Doue a voar ar virione.

Sortial a ra, hac ar Jolier a antre.

**Ar Jolier.**

Laqet voan da guemer eur goal ompleion
Eus an den yaouanc-mâ zo laqet er prison;
Mes, herves a glêvân, dhoust petra a ve ze,
Certen eus e goste e mân ar virione.
Dre ze e vo ret diu'en laqat gouarner
Var ar brisounerien, pa ne vlu qet er guêr,
Enpad ma vo carguet demeus an alc'hoeyou,
Me a ello ober va fourmenadennou,
Hac en em recrei etoues va mignonet,
Rac eun den honest è, ha n'am affronto qet.

Sortial a ra.

---

## Novet Dialog.

**Pharaon** *hac e suit.*

**Pharaon.**

Me a meus trec'het oll ar bed universel,
Ha gûet va respecti hac a dost hac a bell :
Qerqent ma parissân e pena va armeou,
E zòn sur da c'hounit en pep seurt batailhou.

Güir eo, me voar ervat, e meus officerien
Eus ar re vaillanta a zo bremâ e rën;
Rac evit er brezel ne meus hiacoas güelet
Princet qer jeneros hác a gouraj carguet.
Mes dre ma omp en peoc'h hac en tranqilite,
E coll darn o respet: dies bras oun gant se,
Pa omp bremàn amàn, selaouit, tud va zi,
E ràncàn' n'em inform eus eur fripponniri
A zo grêt em pales en andret va Pajet,
En despet d'ar respet a voa din-me dleet.
Lavarit, Someiller, piou en deus ho pedet
Da zont da retranchi alies d'am Pajet?
Pes portion a win en deveus pepini?
Respontit eta din; difennit ho parti.

AR SOMEILLER.

Eur podad da bep tri, Majeste redoutet,
Evel an ordinal a zo ganêc'h reizet.

PHARAON.

Gouscoude' lavaront, daoust pe güir pe gaou,
E vanc eur chopinad var ration pep daou;
Hac ar pez ho rent c'hoas blamaploc'h, Someiller,
E ve an drederen eus ar güin dour rivier.
Hac evit ma voezin ervat ar virione,
E zeo ret din tànva ar güin a roït dê.
Hit eta, Paj bian, ha digassit amâ
Eur banne eus ar güin ho poa evit leina.

Mont a ra, hac ec'h antre hep dale nemeur.

AR PAJ.

Cetu amâ, va Prinç, ar güin hac ar bara
Hon eus, va c'hamarad ha me, evit leina.
Mes n'em exposit qet da glasc dont d'e danva:
Al liou a zisqeuz sclêr penos ne dal netra.
Mès, mar hon eus sujet da vlam ar Someiller,
En em glêmomp ive demeus ar Boulanjer.
Cetu amàn'r bara: considerit, Princet,

Hac én a zo avoale'h evit daou Baj d'eur pred!

PHARAON.

Palajarnimornaòn! evelse-ta a rêt?
Meritout a rit sur bea ho taoo crouguet.
C'houi, Boulanjer, a vôe tamallet eur vach all,
Mes evit ar vech-màn c'houi a dremeno fall.
Qerzit buan, Herod, d'o flanta er prisoa,
Ha laqit eves mat demeus an daon frippon;
Hac an Divinerien a yêl, mar plij gaote,
Ive d'o asista d'olter ar veach-se.
Ha ni, princ Patiphar, demp hon daou d'ar pales,
Da laqat ar justiç da gonclu ar proces.

Sortial a reont.

---

## DECRET DIALOG.

AN HEROD, AR SOMEILLER, AN DIVINER, AR JOLIER.

AN HEROD.

Alòu, daou gompagnon, rentit hoc'h alc'hoeyon,
Demeus an oll dispauç a bossedec'h pell zo.
Caut côfad oc'h eus grêt divar goust ar Roue;
Mes d'ar grong e yeffot eu recompanç da ze.

AR SOMEILLER.

Herod, hit goustadic, ha n'hor goaldrêtit qet:
Qement all, marteze, a dissec'h da gavet.
Gouzout a rêr penos o servich ar re vras
E zeus drouc-recompanç re alies, sivoas!

AN DIVINER. O c'hass a rêr d'ar prison.

Diredit-ta, Jolier; digorit ar prison:
Cetu amàn daou zen eus a gondition.
Trêtit anê ô daou gant calz eus a respet:
Ar Roue'a gommand ma vezint prisonniet.

AR JOLIER.

Nep a ra'o dever evel ma zêo dleet,
Ar re-zé a vezit an enor ha respet;

Mes ar re suffisant a rauqet, Autrone,
En eur feçon benac dont aben aneze.
Lavarit hoc'h hano an eil hac eguile,
Ha me ya d'o merca var va c'hayer aze.

AN DIVINER.

Unan zo Someiller, eguile Boulanjer
En palea ar Roue, ha c'houi a glèo, Julier?
Adieu, va mignonet, n'en em vorc'hedit qet;
Me ho qüelo hemde, n'ho pe chagrin ebet.

*Sortiet a reont, ha Joseph a antra qergent.*

AR JOLIER.

Joseph, va mignon qer, ahoe oc'h er prison
E plij din ho touçter hac hoc'h ompinion.
Dre ze e meus dessign, ia, mar consantet,
D'ho choas breman da vestr var ar griminalet.
Na voc'h qet sur trêtet evel eur prisonnier:
Ar prison ho po libr evel da eur jolier.
Dalit an alc'hoeyou, ha pa ne veain qet,
E vo sentet en oll d'ar pez a ordrenfet.

JOSEPH.

O Julier jenerus! en em expos a ret,
O fiout en eun den ne anaveit qet.
Mes me r.i, ma ellan, ar pez a gommandit,
Hac a rai va fossubl evit ne yêl dan qüit.

AR SOMEILLER. *Ar Jolier a zorti.*

Qerse bras ê ganén cousqet var ar c'halet:
An nôs-màn ne meus bet nep tam repos abet;
Carguet voa va speret demeus a uvreou:
Mes unan a meus bet, allas! hac a zo gaou.

JOSEPH.

Ma cai fec'h conta din petra eo hoc'h uvre,
Me en explico dêc'h, moyenant graç Doue.

AR SOMEILLER.

Da güenta e sònjen caout rêsin caer, brillant,
Ha pa yen d'er goasca a rê güin excelant.

Ha goude e sônjis voan en ti ar Roue:
Allas! aon bras a meus ne éruo qet se.

JOSEPH.

Someillez, n'ho pet aon da vea punisset;
Abars nebeut amser c'houi a vo acqüittet;
Retablisset voc'h c'hoas en pales Pharaon
En ho plaç aocien, hep nemeur a brison.
Dre za ho sepplian, pa viot eo liberte,
Da sôojal piou a chom er prison ho coude.

AR SOMEILLER.

Ma c'hoarvfe qementse, Joseph, va güir vignon,
Ne zalefeo qet sur d'ho lemel a brison.

JOSEPH.

Credit mat d'am c'homzou, hac em bér é velfet
Hac éo zo güir pe c'haou qement' meus lavarez.

AR BOULANJER.

Ne gredan qet e ve en nep lec'h en Egypt
Eun den qer güiziec na demeus ho merit;
Rac eun dra estonapl eo dont, en güirione,
D'explica qer facil tenor eus eun uvre.
Nemet importun ven, e carfen' ae expliqet
Eun uvre all ive pehini-a meus bet.

JOSEPH.

Contit din pen-da-ben, ha dre ar c'hraç Doue
Me interpreto dêc'h qercoulz ha d'eguile.

AR BOULANGER.

Me zônje dre va c'house em boa grêt pasteziou
Gant glujuri, guedon, bleud güinis, mël ha viou,
Hac e voant var va fenn evit cass d'ar Roue,
D'e bedi d'o danva ha da zêbri anê,
Hac em boa eur hoan vras e clasc ampech brini
Da zooet d'o becat a hini da hini.

JOSEPH.

Differanç bras a zo entre ho taou uvre;
Mes pa fell dêc'h clêvet ha gout ar virione:

Unan eus ac'hanoc'h a vo retablisset;
Mes, allas! eguile a vezo punisset.
Rac-se n'em laqit prest e stat vat, mar qeret,
Da renta hoc'h ene da wir Grouer ar bed,
Rac qenteguet tri dez, Boulanjer, me bromet,
Herves m'eo hoc'h avre, c'houi a vezo crouguet.

Sortial a repat.

---

## *Unnecvet Dialog.*

### Putiphar *hac an Herod a antre.*

Putiphar.

Herod, hit d'ar prison buanna ma elfet,
Larit d'ar Someiller e meus intercedet
Evitàn d'ar Roue, hac en deus laret din
Disposi diountàn er fêçon ma qirín.
Evit ar Boulanjer, er prison dastumet,
Ennes zo destinet evit bea crouguet,
Ia, bete neuze e chommo er prison:
Ne fell qet d'ar Roue ober confusion
Da zen demeus e di, racè ma zeo bet gàntâ:
Varc'hoas diouz ar goulou e laqai e grouga.

An Herod.

Me ya eta, va Frinç, betec ar Someiller,
Evit annonci ze d'ar c'hoqin boulanjer.
Domaj bras e cavàn ma n'o c'hrouguer o daou,
Rac daou frippon int sur, hep lavarat nep gaou.

Mont a ra da gaout ar Someiller, hac e lavar deàn:

Someiller, deut gaóen da bales Putiphar;
Sovetêt eo deus dêc'h ho poe, dre m'ho car;
Mes ar c'hêz Boulanjer, ennes a vo crouguet:
Biqen ne boazo mui bara, qig, na pesqet.

Sortial a repat.

---

---

### *Daouzecvet Dialog.*

Pharaon *a antre gant e suit hac a larar :*

Va Princet, va C'honseill, ha va Officerien,
C'houi a dle rêi curul din ha dont d'am c'helen
Var an traon important e zân da lavarat,
Coulz evit ar brezel, coulz evit eur peoc'h mat.

Putiphar.

Majeste redoutet, mar be ho polonte
Disclêria dirazomp petra zo a neve;
Qement zo var lin tro a zo oll lud savant,
Hac ho sicouro oll, mar oc'h eus nep tourmant.

Pharaon.

Putiphar, va mignon, ar pez am poan muia
Eo eun uvre estranch a meus bet en nôs-mâ,
Selaouit-ta ervat, e zân d'en lavaret
Amâ en ho presanç, evel ma meus-ên bet.
Mar deus den em pales, en interpretse din,
Me en laqai eürus en qeit ha ma vêvin.
Me zônje da guenta bea tost d'eur rivier,
Transportet, n'oun penos, nac evit pe affer;
Mar teuas seiz bioc'h caer, a voa vaillant meurbet,
Eus a greiz ar rivier, hac ez int bet chommet
Ebars en eur blenen em c'hichen da beuri;
Ma voen estonet bras ouz o c'honsideri.
Eun neubeut goude ze e zeus bet sortiet
Seiz bioc'h treut meurbet eus ar memes andret,
Hac a zo dilampet neuze da zevori
Ar seiz bioc'h all lard em c'herer o peuri.
Qerqent me a zo bet gant ar spont difunet,
O sônjal en uvre estranch am boa-me bet.
Goude ze adare e zôn chommet cousqet,
Hac ebars eun uvre e meus apercevet

Seiz tamóezen güinis a voa carguet a hed,
A zo bet devoret gant seiz treud divoanet.
Cetu aze, Princet, an uvreou' meus bet.
Lavarit din var ze petra eo a zoojet.

PUTIPHAR.

Harça, Divinerien, bremân e vo gonezet
Piou a vezo savant diouz au ignorantet.
Nep a interpreto uvreou ar Roue,
A vo recompançet coulz evel e ligne.

AR C'HENTA DIVINER.

Biscoas n'em boa clèvet comz demeus a uvré
A vije qen estranch vel mè re ar Roue;
Rac hac e ven cant vloas ouz o c'honsideri,
Ne ouffen birviqen dont d'o iuterpreti.

AN EIL DIVINER.

Pa ve amân presant an oll Divinerien
A zo bac a denyo var an douar o rên,
E vent oblijet mat, eveldomp-ui hon daou,
Da devel var ze oll, pe da lavaret gaou;
Rac ne ouzer netra en amzer da zonet:
Cetu aze petra a meus da lavaret.

PHARAON.

Evit comz diouzoc'h evel a veritet,
Ne dleer hoc'h henvel nemet ignorantet:
Indign oc'h da antren en pales ar Roue,
Pa n'en doc'h qet capapl d'explica eun uvré.

AR SOMEILLER. Au divineriep a xorti.

Majeste galloudus, ma ve ho polonte
Ententi ha selaou eun nebeut va doare,
Me a adresso dèc'h eun den, me en toùe,
Hac a interpreto ho aboj hac hoc'h uvre.

PHARAON.

Piou ê an den-ze ta? lavarit, Someiller,
Ma rin e ziguemer amân en bèr amzer.

AR SOMEILLER.

Joseph ê e hano, Hebre a nation,
Savanta den a zo assur en nep canton.
Ennes a explicas eun uvre am boa bet,
Pa voen, daou vloaz a zo, dre hoc'h urz prisoniet,
Hac a lavaras din penos abars tri de
E vijen qemeret d'ho servich adare;
Ha d'ar Boulanjer paour a voa eno gane,
E laras e vije crouguet abars tri de.
Ar pez a lavaras, va Frinç ha va Roue,
A zo diguezet oll evel a lavare.

PHARAON.

Hit eta, Someiller, da guerc'hat an den-ze,
Ha pedit-én da zont prontamant em bete;
Ha ma ell explica din-me va uvrçou,
Me en rento eürus ar rest eus e zeyou.

*Ar Someiller a zorti, ha Joseph a antre qerqent.*

---

*TRIZECVET DIALOG.*

PHARAON, AR SOMEILLER *ha* JOSEPH.

JOSEPH.

M'ho salud gant respet, Sir, ha gant joaüstet
E rentân va homach dêc'h-u ive, Princet:
Mar e man em pouvoar d'ellout ho servicha,
Commandit, va Roue; cetu me prest amâ.

PHARAON.

Ar zervich vit pini e meus bet ho calvet,
Eo da explica dîn uvreou a meus bet.
En nôs-mân divea; m'ho ped, va zelaouet;
Me ya d'o c'honta dêc'h evel a meus o bet.
Me zonje da guenta bea tost d'eur rivier,
Transportet, n'oun penos, nac evit pez affer;
Ma zous deut seiz bioc'h a voa gaillard meurbet,

Eus a greiz ar rivier, hac a zo bet chomet
Ebars en eur blenen em c'hichen da beuri;
Ma voan estonet bras ouz o c'honsideri.
Eun nebeut goude ze e zeus bet sortiet
Seiz bioc'h treut meurbet eus ar memes andret,
Hac a zo dilampet neuze da zevori
Ar seiz bioc'h a voa em c'hichen o peuri.
Eun nebeudic goude e zôu chomet cousqet,
Hac en eun uvre all e meus apercevet
Seiz tamoezen güinis a voa carguet a hed,
Hac a voe devoret gant seiz all treut meurbet.
Cetu aze, Joseph, tenor va diou uvre:
Lavarit din ha c'houi a voar petra ê ze.

JOSEPH.

Sir, ar seiz bioc'h lard oc'h eus-hu bet güelet,
Hac ar seiz tamoezen a voa carguet a hed,
A sinifi seiz bloas a deoy bremàn qenta
A vo carguet a hed demeus ar re gaera;
Mes ar seiz bioc'h treud hac ar seiz tamoezen
A sinifi seiz all a deuy bremàn souden,
A gargo ar guernez qen terrubl ar bed-mâ,
Ne broduo an douar cazi mann da vera.
Dre ze ho conseillân, Majeste redoutet,
Da ober grignelou evit dastum an hed
A vo abondant bras er seiz bloaves qenta;
Ha pa deuy ar guernez, ho pezo da voerza;
Ouspen, e c'hounezôt ha douar hac arc'hant.
Mestr oc'h en oll Ejypt, Roue bras ha puissant;
Neuze e reeourfot d'ho pobl paour ar vue:
Cetu aze, va Frinç, tenor eus hoc'h uvre.
Ha ma ne zigüez qet qement a meus laret,
Laqit va funissa er fêçon ma qeret.

PHARAON.

Miracl prodijius! Joseph, hac êo a zu

Un den eus ho sqiant en pêrar c'horn ar vrô!
C'houi ê, mar plij gantè'h, a vo va Intandant
Ebars en œuvrach-se, ia, mar bec'h contant;
Mes qent se e fell din laqat hoc'h enori,
Ha disqeuz e zoc'h deut evit hor savetai.
Rac se me ordren dèc'h, entrezoc'h, va Princet,
Sionet dirac Joseph, ha caout deàn respet.
Hac'houi, hit, heroded, prest da guerc'hat amàn
Unan va c'harosiou, ma zai Joseph ennàn.
C'houi' n'em laqai aroc, o criat d'ar public:
Stouit oll d'an daoulin dirac salver an Ejypt.

AN HEROD.

Me a y a eta, Sir, buanna ma ellin,
Da guerc'hat ho caros, pa en ordrenit din.

PHARAON.

Ne ouffen birviqen, Joseph, re admira
Ar furnes, ar speret a zisqeuzit amâ.
Predestinet oc'h sur, eus a bers an Autrou,
Da vea disclêrier demeus an uvreou.

JOSEPH.

Güir ê, ô va Roue! hep Doue ne ell den
Trêti en nep matier, p'otramant ve en veo.
En è a zisqens dèc'h birio dre hoc'h uvre,
Ar malenrion a deuy, ma na dec'hit oute.
Dre ze e ve util e rafac'h, va Roue,
Dre hoc'h oll brovinçou magazinou ueve,
Da zestum ar bempvet demeus a hed ar vrô;
Rac eur guernez horrubl certenamant a vo.
Difrouezidiguez vras' èruo tro vardro:
Doue, mar er pedomp, certen hor sicouro.
Ouspen, ma gafe mat e choasfec'h, va Roue,
Eur Prinç puissant benac da evessat var ze,
Pebini a renio cont mat d'ho Majeste,
Gant an eves brassa a laqayo var ze.

PHARAON.

Nezeus qet er bed-mâ, va c'hredit bardimant,
Un den zo qer capapl ha qen intellijant
Da ober qementse, Joseph, eveldoc'h-ho;
Racse hep nep dale me deo d'ho hanv dioc'h-tu
Gouarner general en Ejypt tro vardro,
Hac e fell din an oll dèc'h a oboisso.
Anaout a ràn ervad madelez ho calon:
Disposit eus an oll en ho tiscretion.
Ia, me a eotent, mar dòn-me Pharaon,
Penos hep ho còoje hac ho permission,
Ne rayo den netra; hac evit rêi dèc'h pris,
Qemerit va goalen, laqit-én var ho pis,
Vit na ignoro den e meus-me ho choazet
Gouarner general d'an Ejyptianet.
Antreit em c'haros. Ha c'houi, herod, criit:
Ia, Joseph a zo güir zalver ao Ejypt.

JOSEPH.

Indign ê, va Roue, demeus a guementse
Ena den a zo captif ha qen dister ha me.
Mes, pa gommandit dìn, me a oboisso;
Custum ôn a bep tra pell amzer aor a zo;
Qercoulz ao disprisanç evel an enoriou:
Doue ravo meulet demeus e oll graçou.

Joseph a antre er c'haros, pehini a ra an dro da guær.

AN HEROD.

Habitantet a guær, bremàn me ho suppli,
Stouit var ho taoulin ha deut da adori
Salver an Ejypt oll, Joseph, an den puissant,
Choazet da C'honarner d'an Ejypt en instant.
Ar Roue Pharaon en-devens ordrenet
Ma vo pep seurt enor da Joseph prest rentet:
E verit burzudus a deu hirio an de
D'e renta mignon bras d'hor galloudus Roue.

*Pévarzecvet Dialog.*

PHARAON.

E voan e proposi, Joseph, ho temezi,
Da eur femelen gaer, certen, ma zeus hini,
Daverc'h ar Bêleg-Bras, ar gaeren Aseneth,
Carguet eus a vertus, a goantis, a c'henet;
Onnes, a zeblant din, a ingal ho merit,
Hac hoc'h oll dignite, coulz evel ho credit.

JOSEPH.

Trugare, va Roue, d'ho servich dediet,
Disposit diouzôn evel ma teziret;
Mes c'hoant am boa, aroc visita'r brovinçou,
Evit etablissa, Sir, ho conro'hemennou,
Pa em bo peurgarguet en oll va deveriou,
M'en em rento amân da zenti d'hoc'h urzou.

PHARAON.

Qen a propos, Joseph, e respontit bepret,
Qen a renqer cedi d'ar pez a leveret.
Mes pioù n'em resolvo d'ho qùittat birviqen,
Ornamant va fales hac e oll sclêrijen!

JOSEPH.

M'ho ped, bevit en peoc'h hac en tranqilita,
Qen a vo va distro, Sir, a vo hep dale;
Neuze me raï güelet, dre va fidelite,
Va c'hoant da glasc ho cloar hac ho prosperite.

PHARAON.

Adieu eta, Joseph; lit, ha ravo ho peach
Ar berra vo possupl, hac en hoc'h avantach.

Sortial ê ta. An Herod, ar Someiller hac an Archer a antre.

JOSEPH.

Herod, c'houi a ranco posi er c'hartier-mâ,
Evit, pa deoy an hed, ma elfot exija

Ar bempet eus an eost, ma vo magasinet,
Herves urz ar Roue, a ouzoc'h hep doüet;
Ha mar beit fidel en ho commission,
Me bromet dèc'h caout soign eus ho condition.

AN HEROD.

Autrou ar Gouarner, heit sur, me ho ped,
E rin fidelamant qement a leveret;
Mes roit urz, m'ho ped, qent eguet partia,
Pe m'em bo bed dornet, pe hini da zorna.

JOSEPH.

Lest an dud da zorna, qent partaji gante:
Ar bempet poezaden, ounes zo d'ar Roue.
Ha p'o po int serret ebars er grigoelou,
Distroit d'am c'havet, ha m'ho recompanço.

JOSEPH. *An Herod a zorti.*

Pa ouzoc'h, Someiller, petra ê qestion,
Dindan an douarou a zo en pep canton,
Dastum ar bempet hed partout dre ar c'hontre,
Rentit justiç d'ar paour: ze ê urz ar Roue.

AR SOMEILLER.

Me rai, Prinç galloudus, qement a leveret:
Credit certenamant e voc'h oboisset.

JOSEPH *d'an Archer.* *Sortial a ra.*

Archer, selaouit-ta petra ê ar sujet
Ma mens bet ho calvet da zonet d'am c'havet:
Bezit enpad an eost o laqat rêi an hed;
P'o po grêt ho tever, distroit d'am c'havet,
Ha mar grit ho tever ebars en qementse,
Ho po sur recompanç, assuret oc'h a ze.

AN ARCHER.

Me ya eta, va Prinç. Qen a vo-ta neuze:
Me rai fidelamant, nebon, ho polonte.

*Sortial a ra.*

## ACT III.

### QENTA DIALOG.

AR ROUE PHARAON *hac e suit.*

JOSEPH.

Me rent dèc'h ar zalud, va Prinç hâ va Roue;
Ha dèc'h, prinç Putipbar, gant joa ba carante;
Ha dèc'h, va Demezel, ha da guement a zo
Er pales en antier, me rent va respejou.

PHARAON.

Prinç puissant, generus, èruet mat ravet;
Gant calz demeus a joa e zoc'h diguemeret.
Contit demp an tenor, m'ho ped, eus ho peach,
Ma vouezin hac èn zo ebars em avantach.

JOSEPH.

Grêt e meus an dro rond dre'n Ejipt en effet,
Ha placet ho coardou er plaçou ma voa ret,
Da cvessât an eost, ha roet urz deze,
Pa vo serret an hed, da zonet ho pete.

PHARAON.

Gouzout a rit, Joseph, va mignon fidela,
Petra' broposis dèc'h qent eguet partia:
Cetu amâ'n objet am boa dèc'h destinet;
M'en em blijit ho taou, da vea ho pried.

JOSEPH.

Carguet ôn a enor eus ho pèra, va Roue;
Ne ouffen birviqen pèa'ho Majeste:
Contant bras ôn anei ha demeus he ligne:
Disposit eus a ze herves ho polonte.

AR BÈLEG-BRAS.

Azeneth, va merc'h qer, qemeritar Prinç-se;
E verit a zo bras, hac e furnez ive.

Ha pa lavar Pharaon en deus an dezir-ze,
Eurenjit-én, va merc'h, mar dé ho polonte.

AZENETH

Va zad, c'houi è a dle disposi eus a ze:
An nep a vo d'ho crat a vo d'am bolonte.
Evit eus va c'hoste, m'am be va fantazi,
N'eun bo nemet Joseph en qeit ha ma vevin.

PHARAON.

Favorapla respont, Joseph, va mignou qer!
Qerzit-ta da boqat d'eur pried qer tener;
Me hac he zad eürus, preparomp eur banqet:
Ret' vo prepari oll evel ma è dleet.

---

*EILVET DIALOG.*

EUR PAISANT HAC E VREG.

AR PAISANT.

N'en dé voas demp goentat, pa hon eus avel vat,
Rac an bed zo-amau ebars en eur goestat;
Ne ouffemp birviqen er miret da voasta,
En qeit ma vo al leur o tepord d'e glenca.

AR VREG.

Pelec'h et laqfomp-ni, goude'r bea goenlet?
Ne gavimp qet a blaç d'an anter eus hon hed.
Rac er bloa-màn e zeus en qer bras qantite,
Qen na gaver netra er marc'hat eus anê.

AR PAISANT.

Oh! neus fors evit se; ret è e ziboultra
Ha carga ar c'hrignol demeus ar pep caera,
Hac ar rest a yêlo er gambchou, er granjon,
Hac er güerzimp goude d'an dudeus ar c'hærion.

AN ARCHER. Eun Archer a antre.

Harça eta, paisant, eus a bers ar Rone
E meus urz en ho ti da ober va antre,

Da vuzuri ho hed ha gouren ar bempet,
Rac se grit diliſanç : cetu aoüan arrêt.

AR PAISANT.

Me ne ententân qet ar pez a c'houlennet,
Na peseurt traachou diganén a glasqet.
Ma ienôncin a grenn d'am doue Jupiter,
M'ho pe, me en toüe, assur, teir na peder.
Me ranc mezur va greg, va bugale ha me,
Ha pêa va autrou, hac an taill d'ar Roue;
Ha mar ioân va hed, me en tou hardimant,
E vo ret din laeres pe c'hout oher arc'hant.
Rac se, eu em dennit buan divar va zra,
Pe gant va forc'h houarn certen m'ho treauto.

AN ARCHER.

Allas! labourer qèz, n'en em revoltit qet,
Pe me ray ho crouga ha conlisca ho hed;
Rac ahanu da zeiz vloaa, en despet d'hoc'h ene,
Eus a bemp palevars, vo unan d'ar Roue.
Rac se ne zônjit qet e ve me ho coasqfe;
Ha ma ouzoc'h-u lenn, sellit an arrêt-se.

AR VAEG.

Goell è dêc'h, va friêd, rêi e c'houlen deân,
Ha'pedomp mit mallos da goea varneàn;
Rac mar er refusit e vezot prisonniet,
Hac e vimp maleürus ha c'houi ha me bepret.

AR PAISANT.

Penos! têtebie, rêi deân e c'houlen?
Ro peoc'h din, tam ar c'haign, pe me doro da bean.
Me vouie e sönjec'h hor boa caiz a vadou;
Mes, herves a velân, an deu-mâ n c'hlenco.

AN ARCHER.

Coulz è dide sönjal, potr è borpant lieo,
Pe e counzi siouloc'h, pe me deny d'ac'h erren;
Rac, en fe a Archer, ma ne felt did senti,

Me laçay da grouga bremaic dirac da di.

AR PAISANT.

'Ret ê dèc'h gousconde gortos ma vo goentet,
Nemet gant an diaoul ho pe-hu da vonet.
Michauç ne c'hoarzia qet, pa laerer va moyen,
Ha gourdrous va c'hrouga, pa fell din e zifen!

AR VREG.

Antreit-ta el leur da c'hortos e voentat,
Ha ni er muzuro dirac ho taoulagad.

AN ARCHER.

Ne vezit qet, greg qèz, ouzôn-me coleret,
Rac nê qet me zo caus eus a hartaj ho hed:
Ar Roue a gommand hac e officerien;
Ni ne reomp netra control d'o gourc'hemen.

Dastum a rêr an hed er c'har, hac e zear an hedt.

---

## *TRIVET DIALOG.*

AN ARCHER, AR SOMEILLER, AN HEROD, *dre eur c'hoste;*
JOSEPH *a antre dre eur c'hoste all.*

AN HEROD.

Salud dèc'h, Prinç Joseph, êru omp d'ho cavet:
Grêt hon eus pen-da-ben qement ho poa laret.
Seiz vloas tremenet so aboe m'hon partiet
Da redec an Ejypt evit destum an hed.
O destumet hon eus ebars er grignelou,
Hac omp deut da renta dèc'h-u an alc'hoeyou.

JOSEPH.

C'houi zo êruet mat, va mignonet fidel:
Nombri a elfet-hu an hed a hep grignel,
Da c'hout ha me elfe rapporti d'ar Roue
En gros eus peguement a ve eus aneze?

AR SOMEILLER.

Nè zeus den en Ejypt, daouest d'e oll speret,

A ouffe gout ar gont eus an tonellou hed,
Nemet ma assurimp è dre'n oll brovinçou
Leun a hed, crec'h ha traòn, bara en oll grignelou.

Sortial a reont.

---

## *Pêvarvet Dialog.*

### Ar Paisant hac e Vreg.

**Ar Paisant.**

Omàn è ar vizer hac ar galamite!
Carguet è a vrini dre oll a hep coste.
Ne brodu an douar ehars en amzer-mâ
D'al lahourer cazi netra evit beva.
N'eus qet hed er vrô-màn nac en contre hepqen;
Emedi ar guernez etouez an oll beorien!
Carguet è an hentchou a hirvoud hac a gri
Gant an oll, bras, hian, bac an dremenedi.
Me meus debret dija va zaout, va c'hanvalet;
Va chass ha va c'hicher, va yer ha va dénved.
Ret e vo demp peuri evel al loened mud,
Mar qendalc'h ar guernez ebars etouez an dud.
Anfin, hor stat a zo, allas! meurbet cruel:
Ret e vo demp caout hoed, pe otramant mervel.

**Ar Vreg.**

Ret ê demp clasq moyen evit ellont beva,
Ha sònjal gouscoude ober vit ar güella.
Pharaon en deus hed en e oll grignelou,
Ha bremâ, pa ê qer, marteze er güerzo.

**Ar Paisant.**

Demp eta d'e gavet, ha lavaromp deàn
Peguen horrubl eз ê ar guernez er vrô-màn,
Ha goulennomp outàn hed evit hon arc'haot,
Pe e ràuqimp mervel dre naon hac en tourmant.

Mont a reont d'ar pales.

### *Pempet Dialog.*

PHARAON, PUTIPHAR HAC AR PAISANT.

AR PAISANT.

Monarq ar Rouane, ni zo deut ho pete
Da gonta hor mizer hac hon necessite,
Ha da c'houlen ouzoc'h, mar be ho polonte,
Güerza demp eun tam bed da recours hor bue.
Bet omp dren' oll vroyou, qemant-mâ ra crena,
O clasq, gant hon arc'hant, peadra da veva.
En qement brô m'omp bet ne glêver nemet cri:
An oll o deus arc'hant, mes hed n'eu deus hini.

PHARAON.

Cetu güir ta, allas! pronosticou Joseph!
Ar guernez horrerus dre oll ta en em gueff!...
Lavaret mat en d'oa, goude ar seiz bloas-mâ
Ec'h êruje dre oll qernez eus ar goassa.
Hit da gavet Joseph buanna ma elfet,
Hac e roy dêc'h ractal ar pez a zezirfet.

AR PAISANT.

Ho trugare, va Prinç; ni a ya d'e gavet:
Doue d'ho conservo en penc'h hac eo yec'het.

PHARAON. Sortial a reont.

Eun dra admirapl ê güelet Joseph n c'hout
Profatisa eun dra qent ma tie c'hoarveout,
Ha va daou diviner, hac int o daou savant,
Ne ouzont mann en ze muiguet tud ignorant.
Ma ne vije bremâ leun-couch va grignelou,
E vijen nec'het bras, despet d'am oll vadou;
Rac hac e ve eun den en creiz eur pales aour,
Ma n'eu deus da zêbri, asindes, e vo paour.

EUR PAI.

Deut pa blijo ganêc'h da leina, va Roue;

Laqet ê an doubier, ha sonet ê creiz-de.

PHARAON.

Hit aroc, paj bian, ha laqit servicha;
Hac'houi, prinç Putiphar, deut ganén da leina.

PUTIPHAR.

Demp eta, va Roue, pa deuit d'am pedi,
Hac eus eur seurt favor plijout va enori.

*Mont a reont da leina.*

---

## C'HOEC'HVET DIALOG.

JOSEPH *dre eur c'hoste;* AR PAISANT *dre eun all.*

AR PAISANT.

Salud dêc'h, Gouarner; me zo deut ho pete,
Goude ma e meus bet urz digant ar Roue,
Da c'houlen, mar plij dêc'h, hed en eur ho pêa:
Ne meus dêbret esqen tri devez zo dija.

JOSEPH.

Horod, hit d'ar grignel da rêi hed d'an den-màn;
Gouzout a rit ayoalc'h peguement er güerzàn.
Roit deàn muzur mad, hac bastit depechi,
Rac, berves a velàn, o deus eun naon'goal gri.

*Sortial a reont.*

---

## SEIZVET DIALOG.

JACOB, *en e dy, gant e vugale.*

JACOB.

O Doue Israël! n'en em estonàn qet,
Pa deuit dre ar guernez da bunissa ar bed.
An nep ho poa crouet evit ho servichi,
Ne reont, siouäs dê, nemet hoc'h offanci;
Rac carguet ê ar bed eus a zebordamant,
Hac a vuemurou fall tud meurbet insolant.
Pelveout a ra dê disfiziout, va Doue,
Demeus ho providanç hac eus ho carante!

Oh! va bugale baour, control da rebeli
Demeus a guement-mâ, m'ho ped hac ho suppli
Stouomp eus a galon var bennou hon daoulin,
Evit caout graç dirac ar Vajeste divin.

RUBEN.

Ni a rai, va zad qèz, qement a ordrenet;
Mes bras ê ar guernez a zo e rên er bed.
Ne zeus chommet greunen en grignel an ti-mâ,
Nemet diou scudellat : an dra-ze nè netra.
Rac-se, va zad, sònjit penos e vo-ta grèt,
Rac calz oc'h eus a dud, ha gnal nebeut a voued.

JACOB.

En Ejypt, a glêvân, e zeus hed da vuerza;
Cassit arc'hant ganêc'h, hac hit di da brena:
Ho leg oc'h dispos mat ha capapl da vonet;
Benjamin zo yaouanc, ennes ne yèlo qet,
Ma c'hoarfe droug gantân enpad ma ve absant,
E fraillfe va c'halon em c'hreiz gant nec'hamant.

SIMEON.

Cassomp-ni deg canval, ha sier hac arc'hant,
Ha ni yêl d'an Ejypt da vit hed prontamant.
Güell ê demp pourvei, en eur vont di abret,
Eguet chom da vervel en defot eus a voued.

LEVI.

Güir ê ze, Simeon, hastomp prest prepari
Qement zo necesser evit hor c'hundui,
Ha me red da guerc'hat buan ar c'hanvalet:
Seul-qent vimp partiet, seul-qenta hor bo-hed.

JUDA.

Cargomp hon deg a foen hor sier, me ho pê l,
Pa n'hon eus qet a guerc'h da rei d'hor c'hanvalet;
Demp eu hano Doue, pa ê ret demp monet,
Ha qemeromp arc'hant qement a zo dleet.

ISAKAR.

Güell e ve bor be re eguet ne zefotfe;

Etre pado'r guernez, e qerayo bemde.
Ha mar rancomp distrêi hep sam d'hor c'hanvaiet,
En defot a arc'hant, e vemp calz despitet,

JACOB.

Deut eta, va mibien, da guemeret arc'hant,
Hac en hano Doue hit en hent prontamant.
Reqeti a ran dêc'h yec'het ha beach vad,
Ha ma tistrofot prest evit boneur ho tad.

ZABULON.

Demp en hano Doue da gommanç hor beach,
Mar dê sur pepini demeus e eqipach.

NEPHTALI.

Ia, partiomp oll, ha demp buan en hent,
Pa ê brao an amzer, ha ma ê demp-ni poent.

*Sortial a reont, hac ec'h eont en hent.*

---

*Eizvet Dialog.*

BUGALE JACOB A ÉRU EN EJYPT.

DEG MAB JACOB A ANTRE GOUDE.

AN HEROD A ANTRE, HAC A BOURMEN VAR AN THEATR.

GAD.

Lavarit demp, Autrou, mar be-ho polonte,
Pelec'h amâ e màn guignelou ar Roue.
Ni zo deut da glasq bed amàn, en eur bêa,
Ha ne ouzomp pelec'h e cavimp da bréna.

AN HEROD.

Deut gnén, mignonet, ha beit dizourcis
Demp de gavet ar Prinç... Mes cetu éu aze.

JOSEPH *a antre hac a lavar:*

A be gontre oc'h-hu? lavarit din, goaset.

AZER.

Eus a zouar Canaan, elec'h ma omp ganet;

Mes ar guernez a zo qen horrubl en hor brô,
Ma teuomp da glasq hed, pe zouffr oll ar maro.

JOSEPH.

N'ho cavàn qet hànval ouz an habitantet
A deu eüs a Canaan amàn da brena hed:
Ispionnerrien oc'h, dent d'ispionni quæra;
Mes me am hosoign vadd'ho telc'her prisonnier.
Hit-hu prest, va berod, da glasq an archerrien,
Da gass an dud fall-màn o deg prisonnerrien.

DAN.

Va Frinç, grit a guerot, ni zo en ho pouer,
Mes Doue a hanav grevustet hor mizer:
Ne glascomp nep seurt tra nemet hed da veva,
Pe ne c'boulennomp qet hiqen flach eus amâ.

JOSEPH.

Neus fors, me en lavar: en hano Pharaon,
Me rai d'am archerrien ho cass prest d'ar prison,
Pe e tisclêriot din bremâ, hep nac'h netra,
Petra è ar sujet ma teuit d'ar vrô-mâ.

RUBEN.

Hon degomp bagale demeus ar memes tad,
Eus a zouar Canaan, hac èus a ligne vad.
Daouzec vôamp a vreudeur, mes unan zo collet,
Hag hor breuric yaouanc a zo er guêr chommet,
Da gonsoli hon tad, dre ma ê ancien,
Ha ni zo deut hon deg amàn a eur vanden
Da guerc'hat hed evit ellout n'em zoulaja:
Cetu eno, va Frinç, tenor hor c'hevridi

JOSEPH.

Mar fell dêc'h e credfen ar rapport a rit dia,
Querc'hit ho preur bian amàn, ma er guêlin:
Hit unan daritàn buanna ma elfet,
An nao all a chommo aman sur prisonniet,
Diouallit da vancout da ober qementse,

P'otramant goas a ze d'an eil ha d'eguile.

JUDA. Sortial a ra.

N'èru netra ganemp n'hon eus er meritet,
Dre ar fèçon horrubl hor hoa Joseph trètet.
Goad ennes ê a gri venjanç dirac Doue
Demeus hon oll maliç hac hon iniqite.
Hon tribulation, hor poan hac hon anvuî
A zo goalen Doue pehini hor c'hasti.

RUBEN.

Pa lavaren-me dèc'h, pa voampouz e voerza,
Ha memes darn ouzoc'h a c'hoantê e laza,
E vije ar c'hrim-ze eun deiz caus d'hor maleur,
E voa c'hoarzin a rèc'h : sònj oc'h eus, va breudeur?
Mes bremàn e-velit dirac ho taoulagad
E màn goalen Doue dre oll d'hor c'hastizat,
En Canaan e varvemp gant naon, en defot boued,
Ha bremàn en Ejypt cetu ni prisonuiet.

SIMEON.

Gùir ê sur, va breudeur, n'eus netra caùs a ze,
Er pez a zouffromp-ni, nemet Joseph a ve;
Rac n'hon eus grêt netra aboe m'omp er bed-mâ,
Nemet goerza Joseph, capapl d'hor c'hastiza.

LEVI.

Sur avoalc'h ez ê ze : Caïn, var a glèvàn,
O làza dre avi Abel, e vreur heotrenàn,
A voe gant un Doue condaonet d'an ifern,
Hac a zo o losca eno qig hac esqern.

---

*NOVET DIALOG.*

JOSEPH *d'e Vreudeur, er prison*:

Dent òn d'accordi dèc'h eur reqet a nève,
Dre ma òn den honest ha ma caràn Doue:
Nao ac'hanoc'h a yêl d'ar guêr, gant sammou hed,
Hac unan a chommo er prison destumet;

Mes digassit ganêc'h ho preur, pa zistrofet,
Pe me rai punissa an hini zo chommet.
Rac se ta, tud vs zy, qemerit o zier,
Ha cargoit-e a hed da vont gante d'ar guêr:
Roit dê da eva, ha frieo da zêbri,
Ha laqit en e zac'h oll arc'hant pepini.

AR SOMEILLER.

Dent amàn ho sier eta, marc'hadourien,
Ma o c'harguimp a hed amàn bremâ-zouden:
Daou a zalc'ho pep sac'h, ar re-all er c'hargo,
Hac e velot êzet petra' hed ho pezo.

JOSEPH *a guemer Simeon, hac a lavar:*

Hemàn a chom amàn; ne yêlo qet ac'hann
Qen a vo distroet ar re-all a Ganaan.
Ha e'hoai a glêo? goaset. N'en em avisit qet
Da zistrei hep ho preur d'an Eiypt da vit hed;
Rac me en assur dêc'h, dre hano Pharaon,
Me en talveo dêc'h hep nep compassion.

ISAKAR.

Va Friņç, me bromet dêc'h, moyenant graç Doue,
En em rentimp amàn hep nemeur a zale.

SIMEON.

Allas! va brendeur qêz, nancounac'hait qet
Pegnen mizerabl ôn. Dija sur er güelet,

ZABULON.

En em gonsol, va breue, ni sur en em hasto
D'ober prim hor beach vit ma vimp prest distro.

Joseph e zorti gant Simeon. Ar re all a ya en o heat.

---

## *DECVET DIALOG.*

NEPHTALI.

Naon a meus, va breudeur, poent è demp dêbri boed;
Rac grêt hon eus eiz lêo abaoe m'hon eus leinet.
Azeomp en disheol da ober hon repas;

P'hor bo qemeret nerz, a rimp eun tam hent c'hoas..

GAD.

Jarnebie, potret, petra ê qement-màn?
Tromplet ê sur ar Prinç: va arc'hant zo amàn!
Aon a meus a dra sur e vemp disgraciet,
Ha trètet gant ar Prinç demeus a fripponet.

DAN.

Sellomp oll hor zier, va breudeur, me hoped,
Da c'houthan ineus grêt dre bean n'em dromplet.

AZER

Cetu amàn va re en corn va zac'h, hep farç:
Daouest en pe fêçon en em gavont ebars!

RUBEN.

Qement-màn, va breudeur, a gresq calz va eston,
O velet hon eus bet hon bed en donezoo,
Aoun a meus e cavimp hor maleur o retorn,
Rac hor bue a zo dija dindan e zorn.

LEVI.

Nê qet ni a zo caus a ze a dra certen,
Raç n'ir boa er pêeten sour hac arc'hant güen.

GAD.

Demp eta prest d'ar guêr, pa zêo dêbret hor pred,
Rac poent bras ê hasta; ne vimp qet re abret.
Doue a zisposo demeus a guemeutse,
Dre ma hanav ervat hoo eus ar virione.

*Eruout a reont er guêr.*

---

## *UNNECVET DIALOG.*

*JACOB ha BENJAMIN dre eur c'hoste. Ar re all dre eun all.*

ISAKAR.

Salud dêc'h-hu, va zad, ha Benjamin, va breur;
Darbet ê demp cavet en Ejypt hor maleur.
Ar Prioç a zo eno o tispos eus an hed,
En deus hor c'hemeret evit espionet,

Hac en deus bet laqet hor planta er prison ;
Biscoas, me en assur, n'em boe bressoc'h estoa.

JACOB.

Lavarit din bremàn, m'ho ped, va bugale,
Penos oc'h aes ellet en em denn ac'hane;
Rac ar brinest a ve en qever Rouane,
O deus calz a bouvoar d'ober traou evelse.
Eurc'hrac particulier oc'h eus bet ouz Doue :
Rentit graçou deàn demeus e garante.

ZABULON.

Simeon zo chommet en Ejypt prisonnier,
Ha ni n'eus obtenet cònje da zont d'ar guër,
Sammet mat eus a hed, mes dre gondition
Da renta Benjamin er guær a Vabilon.

JACOB.

O Doue eternel! ho pet troez ouzin;
Perac oc'h eus-hu bet comzet a Venjamin?
Va renta a raot meus aon hep bugale,
Ha mervel gant ar c'heuz goude ze hep dale.
Cetu collet Joseph, p'otramant è maro,
Ha Simeon bremàn pelvet demeus e vro.
Ha bremàn e fell dec'h cass Benjamin ive!
Mes me viro ervat ne èruo qet se.
Ha n'ho poa nep ezom da gomz eus aneàn :
Goell a voa dèo'h tevel eguet comz dioutàn.

NEPHTALI.

Va zad, amàn er guër pep dan a zo hardi,
Mes eno ez eor Prinç ne gred den er choqi.
Goulen eure ouzomp hor brô hag hore'hontre,
Da biou e voamp mibieo, pet voamp a vugale.
Ha ni o clasq ellout eo em justifia,
A gontas pen-da-ben ar virione dezà.
Neuze e commandas cass deàn Benjamin,
Hac e viras Simeon beto guëlet ar fin.

JACOB.

Bras è, va bugale, an desolation
O clèvet qemenise a laqit em c'halon,
Rac evit Benjamin birviqen n'er foàn,
Rac aoun bars en Ejypt n'éruse drouc gantàn.
Cety maro e vreür; ne meus mab nemetàn
Eus va fried Rachel, am boa caret muyàn.
Ob! ne gomzit qet din pelloc'h demeus a se,
Nemet c'hoant hu pefe e colfen va bue.

RUBEN.

Qemèrit va zaou vab, va zad, en han' Doue,
Ha ruit Benjamin enpad eur pemzec'de;
Ha mar n'er rentomp déc'h hep nep offanç er guèr,
Var va daou vuguel-me discarguit ho coler,
Rac ar Priņç a douas demp qent dont ac'hane,
E lazje Simeon, mar mancjemp diouz a fe.
Ouspen e lavaras, n'en em avisjemp qet
Da vont, hep Benjamin, d'an Ejypt da vit bed.
Rac se, sònjit petra a vo grèt eus a ze,
Rac poeut è decida breman var an dra-ze.

JACOB.

Qercoulz è déc'h tevel eguet comz eus a ze:
Benjamin a garàn mui eguet va bue;
Ha mil gùech e varvfen dre ar boanniou vrassa,
Qent eguet permetti dont d'hon dispartia.
Mes lèzomp qemenise bac antreomp en ti,
Rac c'houi a zo scuiz bras, hac a ranc reposi.

GAD.

C'hoas e raocàn contaeuo dra ranee'hamant,
Zo èruet ganemp balamour d'hon arc'haut,
Pèet hor boa an bed ebars en arc'hant gùen,
Ha pa voamp o tistrei, ba ni sònjal disqen
Da zèbri hon repas var hor baciantet,
En eur plaç ar brava a oufjet da gavet.

P'hon eus bet digoret hor zier hep sourci,
E voa hon arc'hant prop cavet en pepini;
Ma omp bet souezet bras an eil hag eguile:
Lavarit din, va zad, petra' zoujit var ze.

JACOB

Ret vo, pa yêloc'h dî, cass deàn e arc'hant,
Ha cass re all ganêc'h d'ober ho pêamant;
Hac assurit deàn ebars en güirione
N'en dê qet dre ho crat ez ê c'hoarveet se.

Sortial a reant.

---

## DAOUZECVET DIALOG.

### EUR PAISANT HA JOSEPH.

AR PAISANT.

Me a ya c'hoas da gaout an autrou Gouarner,
Da gonta deàn c'hoas va foan ha va mizer.
Dêbret ê va oll boued hac êchu va arc'hant:
Ma n'am be qet credit, e varvin en tourmant.

Joseph a antre, hac ar Paisant a gontinu.

Salud dêc'h, Prinç Joseph, Gouarner an Ejypt;
Deut ôn da c'houlen bed, mar roit din credit,
Pe e vimp oblijet, me ha va bugale,
Da vervel gant an naon amàn sur hep dale.

JOSEPH.

N'oun qet, va mignon paour, petra d'ober var ze;
Ne rin qet a gredit, ne meus qet nez da ze;
Mes assurit amàu, en hano ar Roue,
Ar food eus ho touar, ha prenit bed varne,
Ha me royo dêc'h bed evit ho contanti,
Rac ret ê ober just e gont da bepini.

AR PAISANT.

Grît eta rapporti, herves ho polonte,
Ha me ray assuri en goarant va leve.
Roit, en han' Doue, bed din brema souden,
Anter varo omp oll gant naon ha gant auqen.

JOSEPH.

Deut eta, mignonet, da gaout an intandant,
Hac ho po eur sam hed da gommanç peamant
Eus a fend ho touar, ia mar prometet
Goaranti ar c'hontrat, pa veo rapportet.

AR PAISANT.

Grin, var boez va boe, Autrou ar Gouarner,
Abalamour d'ar graç a rit din em mizer.

Sortiat a reant.

*TRIZECVET DIALOG.*

JACOB HAC E VUGALE.

JACOB.

Va zud, va bugale, c'houi a voar coulz ha me
Ar vizer-vras hon eus; mes Doue a fell ze.
Malet ê cazi oll an divea tam hed:
Daouest penos e rimp en defot cavet boued!

DAN.

Ma rofec'h Benjamin demp da vont d'an Ejypt,
Ni yafe da vit hed, hac e teufemp prest quit;
Mes pa oc'h resolvet d'er miret en ho ti,
E varvo gant an naon ive qeroouiz ha ni.

JACOB.

Ar resolution a meus en e andret
A zo sur re veulabl evit bea blamet.
Gouzout a rit ervat ne meus mab nemetân,
Pa ê maro e vreur eus va greg divean:
Qementse a ra din eo em opposi deoc'h,
Nonpas ma er c'harfen sur muioc'h evidoc'h.

AZER.

Coosidarit, va zad, var ho paciantet,
Emedi Simeon er prisoo destumet,
Ha ma ne zistroomp ar vech-mân davinta,
En em facho ar Princ hac e rai e grouga.
Sônjit breman ervat petra zeot var ze,

Rac ec'h espero bemàn, e collit eguile.

JACOB.

O Doue eternel! roit din asistanç,
Rac bisoüs ne voa bet va speret en balanç
Qement hac ar vech-màn. Hogueu, c'houi fell dêc'h so.
Rac se me ho supph d'am zellet a drue;
Rac mar roàn va mab evit caout eguile,
E rauno va c'halon gant ar c'heuz goude ze.

JUDA.

Va zad, list Benjamin da zonet ganén-me,
Ha me en rento dêc'h var boez eus va bue.
Rac evit ma fell dêc'h e yafemp di heptàn,
Eo labour inutil: birviqen ze ne ràn.

JACOB.

Ne oun peseurt respont a rafen dêc'h var ze;
Hit heptàn ar vech-mà: me yêlo goude ze.
Rac ma ya Benjamin, hac én da chom eno,
Certen abars nemeur c'houi am c'havo maro.

JUDA.

Pa bromelàn, va zad, divàr boez va bue
E renta dêc'h er guêr gant pep fidelite,
E sònj din ec'h eflit credi mat em fizianç:
Me respont evitàn, mar en deve offanç.

JACOB.

Mâ eta, pa ê ret, hastit n'em hreparin:
Dêc'h, Juda, er c'hòmm, c'houi rànco respont din
Demeus ar c'hrouadur. Recse, en hau Doue,
Beit soign dioutàn an eil hac eguile,
Ha cassit ganêc'h frouez demeus ar re güella
D'ar Prinç eus an Ejypt, da ober peoc'h gantâ.

LEVI.

Petra é ho tezir, va zad, da gass deàn?
Ha me ya daguerc'hat bremâ souden vetan.

JACOB.

Cassit ganêc'h rêzin eus an hini güella,

Pron güen hac abrico demeus ar re gaera,
Per musqet, per rousset, avalou renetàn,
Hac hit var beo'n ho clin d'o fresanti deàn.

BENJAMIN.

Demp eta, va breudeur, oll d'en em breparin;
Me yêl ive ganêc'h, pa ê commandet din.
Ne voar den peguement a joa zo em c'halon,
O vonet d'an Ejypt da guerc'hat Simeon!
Hac ma ne zaen dî, me ve goal dispitet,
Hac e ve va c'halon terrubl bras glac'haret.

En em deulen a reont ouz treid o zad, da gaout e venediction.

Harça, cetu ni prest : partiomp pa garet.
Ho penediction, va zad, ni a reqet.

JACOB.

Recevit oll birio va benediction,
A roàn dêc'h amàn eus a greiz va c'halon.
Ra blijo gant Doue ma reot beach vad,
Ha ma tistroyot prest da gonsoli ho tad.
Casait ganêc'h arc'hant evit pêa ho hed,
Coulz hac an arc'hant all zo ganêc'h distroet.

BENJAMIN.

Oh! tavit ho càn vou, va zad meurbet caret,
Me a zònjo ennoc'h epad ma vin er bed.
Ar c'horfou a eller evit güir separi,
Mes ar güir garante n'ell qet caout disparti;
Ni a bedo Doue bemde sur evidoc'h,
D'hor laqat da guenta da êruout ganeoc'h.

JUDA.

Antreit, va zad qèz, hac en em gonsolit,
Ni ne zaleimp qet, m'oc'h assur, en Ejypt.

JACOB.

Hit ta, va bugalê; Doue d'ho cunduo:
P'ho qüelin o tistrei, va c'halon a êchuo;

En em separi a rennt oll glac'haret, hac a partiont evit an Ejypt.

## *ACT IV.*

### *Qenta Dialog.*

### BUGALE JACOB EN EJYPT.

JOSEPH *hac e Vreudeur a antre eus a bep coste.*

ISAKAR.

Salud déc'h, Prinç puissant : éru omp d'ho cavet,
Gant hor breur yaouanca, velm'ho poa ordrenet,
Dac'honlea diganéc'h o'hoas hed, en eur bêa,
Hac hor breur Simeon, hor hoa lezet amâ.

JOSEPH.

Antreit, oll em zy, ha galvit va archer;
Ha c'houi, va c'heguiner, hastit prest laza yer
Da brepari vit lein din-me ha d'an dud-mâ;
Mes grit dêze bepret antren da zisqûiza.

ZABULON. *Joseph a zorti.*

Allas! va breudeur paour! an drô-mâ omp trapet:
Ni a zouffro injur pa vezimp antreet,
Lavaromp d'ao archer hor boa en hor zier
An arc'hant a gavjomp enne, o vont d'ar guêr.

NEPHTALI.

Autrou, bet voamp amâ eur vech all evit bed,
Hac hor boa pêet mad, evel ma voa dleet;
Mes pa voemp ét en hent, ha c'hoant demp da zébri,
Ha ni antre neuze en eun hostaliri,
Ma cavas pepini en e zac'h e arc'hant,
Ar pez hor peurgargas eua a estonamant.
Deut int ganemp amâo; touchet-e pa guerfet,
Rac mé en assur déc'h certen n'er gouiemp qet.

AN ARCHER.

Ho Toue, va zud qèz, ha Doue ho tad qer
A laqas hoc'h arc'hant ebars en ho sier.

Dre ze n'oc'h eus ezom da zont d'en em nec'hi;
Me a roas d'ar Prinç ar som a bepini.
Azeit eun nebeut amàn da zisqüiza:
Pa vo êru ar Prinç, e commancimp leina.

GAD.

Preparomp, va breudeur, da c'hortoz an Autrou,
Ar frouez zo deut ganemp ebars hor paneron.

AZER. *Joseph a antre.*

Va Frinç ha va Autrou, ma ve ho polonte
Tanvea ar frouez-mâ zo demeus hor c'hontre.
Disterint, marteze; mes, mar plij gant Doue,
Eo'h ellot cavet mad eun darn demeus anê.

JOSEPH.

Me ho trugareca demeus a galon vad:
N'oc'h eus qet laret din penos a ra ho tad.
Divea ma voac'h bet amàn o qere'hat hed,
Ho poa lavaret din e voa c'hous en yec'hed.

DAN.

Yac'h ê, Prinç; recevit, mar plij, e c'hourc'hemen:
Me ho trugareca da brisout er gounden.

JOSEPH.

Hac heman ê ho preur a gomzoc'h din ountâ?

RUBEN.

Ia, Autrou ar Prinç, an hini yaouanca.

JOSEPH.

Anfin, tud vrao oc'h oll, corfou mat disposet;
Mes ho hano, di-ist oll, a garfen da glêvet.
Pa ê ho qenta guech da vea deut er vrô,
E meus c'hoant vras meurbet da glêvet ho hano.

BENJAMIN.

Va Frinç, Benjamin ôn, mab Jacob ha Rachel;
Vá mam guêz a varvas pa voa ouz va guenel,
Ha va zad zo er guêr, a drugare Doue;
Goal gôs ê evit sur, mes gaillard, leun vue,
Nemet gant oalz a boan en deus din permetet

Em bije an enor hac ar c'hraç d'ho quelet.
Dre ze me ho suppli, balamour da Zoue,
Da rêi demp Simeon, mar be ho polonte,
Evit ma yimp d'ar guêr bremâ gant ho cònje,
O renta mil graçou d'ho jenerosite.

JOSEPH.

Ho comzou a blij din vit eur buguel yaouanc.
Alòn! hit, va Herod, ha depechit-hu franc,
Da laqat renta libr o breur qer Simeon,
M'elliot puqat deàn eus a greiz o c'halon.
Ha c'houi, va Sumeiller, larit d'am zervicher
Depechi prest ha pront da laqat an doubier,
Ma lainfomp assambles, an dud vrao-mâ ha me,
Qent eguet partia da zistrei d'o c'hontre.

AR SOMEILLER.

Ha me a ya diouc'h-tu bremàn gant dilijanç
D'ober executi gant joa hoc'h ordrenanç.

AN HEROD.

Ha me er memes tra, leun a joa em c'halon,
A ya da boqat stard d'am mignon Simeon.

JOSEPH.

Hit... lavarit deàn antren souden er zal,
Ha me en em rento ive eno ractal.

JOSEPH, *daoulinet :*

O puissanç admirapl demeus a un Doue!
Carguet è va c'halon a joa hirio an de
O velat va breudeur em zy a eur vanden,
Ha piui ne zònjen o güelet birviqen.
Ah! pa gonsideràn ho furnes infinit,
Ha va diatarder-me, va nebeut a verit,
Penos ellout biqen meuli ho Majesta,
Pa velàn hirio'a deiz issuou va uvre!
Ne èru qoment-màn gant va breudeur ha me,
Nemet dre hoc'h urzou ha dra ho polonte,
Dre ze, va güir Doue, prosteruet humblamant,
Me offr dêc'h va bue gant calz contantamant;
Me a offr dêc'h ive homachou va ena,

Carguet eus a respet hac a humilita;
Ia, ô va Douël ra vo d'ho prassa gloar
An oll enorioù-mâñ a meus var an douar:
Me deu d'ô offr oll dêc'h, ô Doue souveren!
Dêc'h ec'h apparchantont, nonpas d'ar bec'harien.

AN ARCHER. Un Archer a antret

Plijet ganêc'h, va Prinç, dont bremâ da leina:
Preparet ê pep tra gant emp vit ar güella.

JOSEPH.

Selaouit, va Archer, ar pez a lavaran:
Ret vo querc'hat sier an Hebreanet-mâñ;
Mes teuzit plê ervat d'ar pez a ententet;
Hac bit d'ar grignelon da zac'ha dê ô hed.
Laqit c'hoas e arc'hant en fonç sac'h pep hini;
Mes laqit eves mat ne velo nep hini.
Querc'hit an tass arc'hant a meus-me da eva,
Ha laqit-en en sac'h an hini yaouanca.
Amarit mat ar zac'h, hep ober vân ebet,
Ha grit qementse oll ar siouta ma elfet.
Mes evessait mat ê vec'h apercevet,
Rac qement-mâñ en oll a dlê bea secret.

AN ARCHER.

Mé rayó, Autrou Prinç, ar pez a gommandit;
Plijout dêc'h en pep tra ê va brassa merit.
Bevèt ôn hep rebech bete'n heur a vreman;
Hac en amzer da zont e rin c'hoaz, ma elfin.

Sortial a ra, hag ec'h antre souden en eur lavaret da Joseph.

Grêt eo meus, Autrou Prinç, mad va c'hommission.

JOSEPH.

Peoc'h! ne lavarit guer me hoped, va mignon;
Querc'hit ar c'hanvalet; prest int da partia,
Ha pourveit eure d'ô ziêour da zammâ.

AN ARCHER.

Me a ya, Autrou Prinç, bremâ pa gommandet,
Da guemen dont aman prim an Hebreanet.

An Archer a sorti.

## EILVET DIALOG.

### AN HEBREANET A ANTRE.

RUBEN.

Me bed an Doue beo, Prinç puissant, d'ho pêa
Eus an diguemer vat a rentit demp amâ:
Ne verite qet sur bea qen enoret
Tud ha ne voant qet dign en nep fêçon abet.
Deurveit ma partiimp bremàn evit ar guêr:
Hast hon eus da gonta qement-mâ d'hon zad qer.

JOSEPH.

Poqit din, mignonet, a galon, me ho ped,
Ha deut c'hoas d'am güelet, p'herpezo ezomhed.

BENJAMIN.

Adieu eta, va Prinç; Doue d'ho benigo:
Va zad a vo joaüs qement-màn pa glêvo.

EUR PAJ. Moui a reont en hent.

Va Prinç ha va Autrou, mar be ho polonte,
Me ya da gonta dêc'h eun dra zo a neve:
Ho tass arc'hant, va Prinç, gant pini ec'h evet,
A zo, abaoue lein, divar an daul collet.

Ar Someiller hac an Herod a antre.

JOSEPH.

Parbleu, ze am eston. Ha possubl e ve bet
Ar varc'hadourien-hont o deve va laeret!
Redit, hastit afo, va zud, d'en em armi,
Ha mont prest d'o faca, hep mancout nep hini.
M'en toue, nep en deus assur va zass laeret,
A vo, abars tri de, m'en assur, punisset.

AR SOMEILLER.

E maint pell zo en hent; poent ê demp partia,
Mar dezirit, Autrou, e tistrofent amâ.

AN HEROD.

En em armomp gant soign, rac ni zo poetret vat;

Hac en em difenno, me a gred se ervat.
An Hebreanet a boursu o c'hent evit mont d'o brô.

SIMEON.

E voa ar Gouarner ebars en humor vad;
Grêt en deus demp enor hac hon trêtet ervat,
Crena ren gouscoude qeit a ma voamp eno,
Hac e voan presset bras e tistrojemp d'hor brô.

LEVI.

Eun den a enor ê, ma zeus var ar bed-mâ;
Ne lèz ober insult da zen an distera;
Mes evit Simeon a elle sur caout spont,
Dre ma voa er prison, n'en devije affront.

AN ARCHER.

Arrêtit, laeron vil, abeurs ar Gouarner,
Pe ni'r bo ho pue, ne zeus qet a gartier,
Nep ho clêvje o comz qer brao eus hon Autron,
N'o dije qet credet en hoc'h actionou.

JUDA.

Èru tud ar Roue, hac int ouz hor gourdrouz,
Maro omp, va breudeur, ne zeus mui a recours.
Va c'halon a lavar, daoust penos vo an dro,
E chomfomp en Ejypt da receo ar maro.

AN SOMEILLER.

Penos! lavarit din, bougreet, m'eo ho stat
Dont da renta an droug pa renter dêc'h ar mat!
Bet ho poa da leina, trêtet voec'h afêçon,
Hac evit recompanç, dre eun tol trahison
Oc'h eus laeret eun tass hac a voa en arc'hant!
Mes ne zaleot qet da gaout ho pêmant.

ISAKAR.

En em drompla a rit sur a voalc'h, Autrone,
Rac dre an Doue beo pehini hor güele,
Me en tou hardimant amâ en ho presanç.
N'hon euse nep fêçon grêt d'ar Prinç nep offanç.
Forcbit hon oll zier a hini da hini,

Ha mar cavit an tass, e zomp fripponet ni:
Me gonsant ma varvo an hini'n dens laeret;
Rac ni zo tud honest, ha ze a vo prouvet.

AN HEROD.

He biend dias momp prest amâ ho canvatet;
Ho croc'hen a bêo eun hevelep torfet
Evit disqeuz exempl d'al laeron all goude,
Rac indign ho cavan demeus a nep true.

AN ARCHER. *Furcha' rêt ar sier.*

En tri-màn ne' mâ qet. Amarit ho sier.
Demp da furcha tri all, Herod ha Someiller;
Rac mar caver an tass, neus fors penos e vo,
Ao hini' vo gantàn, m'en assur ez pêo.

ZABULON.

Ne zeus den er bed-màn a rafe din credi
E ve ho tass-arc'hant, fripponet, gant hini;
Ne o'houlanomp netra namet eçit pêa:
N'en dê qet vit laeres omp-oi deut er vrô-mâ.

AN SOMEILLER.

Te lavar gaou, infam, en ereiz da zaoulagad:
Cetu amâ an tasel... Ah bàn, va c'hamarad!
Erreit ho sier brenvàn buan, potret;
Ha c'houi, dent ganén-me, ma vioc recompanset.

BENJAMIN, *daoulinet;*

O Doue beniguet! c'houi voar ar virionè
Mar e mens bet biscoas dissign na bolonte.
Da laeres netra oll abous ma oun ar bed:
Tad a vizericord, n'am abandonit qet.

AN HEROD.

Mes, elévit ar c'hoqiu, en pe guis e parlant!
Pion eta vo blamet, bougre impertinant,
Nemedout da-unan, pê cavet en da zac'h?
Gant da oll grimaçou, na oulles qet a nac'h.
Crouguet e vi certen, tam impocrit traitour,
A grad c'hoas ouz Doue implori ar sicour.

RUBEN, *daoulinet :*

Done bras Abraham! distroit a druo
Diz ho pugale baour, zo fraillet o ene;
Rec ne gredfen biqen e va va breur aapabl
Da vea commetet eur c'hrim qen execrapl.

AN ARCHER.

Qer zot ê ar c'hôssa evel ar yaouanca;
Lavar ha nê qet én al laer eus an tass-mâ?
Pa edo en e zac'h, nê qet possubl var ze
Donet eu nep fêçon da nac'h ar virione.

GAD.

O Doue! va breudeur, d'hon tad, pebes chagrin,
Pa glêvo an dra-mâ divarben Benjamin!
Ranna rai e galon gant glac'har hac birvoud,
Hac e sônjo vimp caus demees an dra-mâ tout.

DAN.

Ma ve ho madelez, ô Archer! den vaillant,
Delivra demp hor breur evit eur som arc'hant,
Ha qemeret ar choas eus ac'hanomp hon deg,
Pa ê güir ê dalc'het, m'en assur, hep abeg.

AN ARCHER.

Ne meus qet ar pouvoar da ober qemantse,
Mes deut betec ar Prinç da glêvet e zoare,
Ha ni dacho dre gaer da gaout ar c'hriminal;
Mes ar Prinç, m'en assur, ne gar qet an dud fall.
Baleit dirazôn ho teg dre renq bremân,
Ha me ya d'amari divrec'h ar frippon-mân;
M'en dalc'ho qer bravic, ne zeuz ezom a nec'h.

AN HEROD.

Brao evelse, Archer; n'achapo e nep lec'h.

Sortial a reont.

---

*TRIVET DIALOG.*

JOSEPH *hac an Hebreanet a bep coste.*

AN ARCHER.

Salud dêc'h, Prinç puissant, Gouarner an Ejypt,

Cetu laeron an tass attrappet o vont quit.
En sac h eunî hues hon eus an tass cavet:
Pipi-it dioutan evel ma teziret.

JOSEPH.

Bi tê dêc'h, va aicher, o c'hundu d'ar prison:
Indign int a drue ha demeus a bardon.
Goude rêi dêze hed eus an hini guella,
Hac o receo gavén ouz va zaul da leina,
Vit va zaugarecat, laeres va zass arc'hant!
Mes m'o recompanço, credit se hardimant,
Rac ar re a ra droue goude receo ar mat,
A dle bea pêet herves tud eus o stat.

JUDA.

Prinç puissant, jenerus! roit demp odianç,
Prosternet d'an daoulin amâ en ho presanç,
Ni a bresantó dêc'h gant enor hon reqet,
En pini e vo sur ar virione gûelet.
Ni ziselêrio amàn dirac ar guir Doue,
Pehini a grouas an douar hac an ê,
N'hon eus contribuet en nep fêçon abet
Da laerez ho tass: átao honest omp bet:
Eun toifetour beuac', evit noaz en e'èz,
En deus laqet an tass en sac'h Benjamin qèz.

JOSEPH.

Clasqit en em excus; n'en em abnzit qet
Da zônjal é credfen ar pez a leveret.
Costuún al laeron ê, pa veont attrappet,
Blami re all, evit ma veriut excuset.

AZER.

Leun eus a gonfianç, prosternet d'ho taoulin,
E c'houlennomp ouzoc'h hor breur qèz, Benjamin;
Graç evitan, ô Prinç! accordit demp e c'hraç,
Hac unan ac'hanomp a guemero e blaç.

JOSEPH.

An draze nê qet just: n'ouffen qet, va mignon,

Dont da accordi dêc'h ho proposition.
An bioi zo coupapl a zouffro ar maro;
Rac se inutil ê, grogait nep a garo.

RUBEN.

Permetit, Prinç puissant, mar be ho polonte,
Selaou c'hoas hon reget, m'ho ped, en han' Doue :
Divea ma teujomp d'ar guær a Vabilon,
E rejoc'h ranfermi Simeon er prison.
Hac ec'h ordrenjoc'h demp retorni c'hoas d'hor brô,
Da guerc'hat Benjamin a voa c'hommet eno.
Nemet dre eur hoan vras ha meurbet a chagrin
Ne bermettas va zad e teuje Benjamin;
Mes ni a bromettas, va breur Juda ha me,
E renta yac'h er guêr, dindan boan hor bue.
Mes mar fell dêc'h laqat hor breur qèz da vervel,
E zit var-hon tad paour da aqêi an tol marvel.

JOSEPH.

Naturel ê d'eun tad carout sur e vuguel;
Mes tleout a raje en instrui calz guell.
Ma ne vije coupapl, ec'h aje diouz ac'hann;
Mes bitviqen ne zai da zouar Canaan.
Archer, grit dilijanç d'er laqat er prison,
Ma velint, qent mont quît, ar güir bunition.

JUDA.

Delivrit, ô va Prinç! en hano an Doue,
Delivrit hor breur paour dre jenerosite,
Rac oaz er c'hondaoni e condaonot va zad,
Eun den qer vertuzus, qer douç, qer côs, qer mad!...

JOSEPH.

N'em importanit qet pelloc'h gant an drase,
Rac marvel a ranco, assuret ê a ze;
Hac avit scouer breman d'al laeron e c'houde,
En beg eus eur potanç e collo e vue.

BENJAMIN, *daoulinet.*

O Doue éternel! güir Dad a garantê!
Dêc'h e recommandân va c'horf ha va ene.

Pa n'en dòn qet coupabl, bézit ar vadelez
Da zellet a drue ouz ho servicher qèz.
Evit va zestamant, va breudeur, e roàn
Va ene da Zoue er moment diveàn,
Ha va c'harf d'an douar da vea consommet,
Qen a deuyo Doue eun deiz da varn ar bed.
Lavarit d'am zad qèz, m'ho suppli, va breudeur,
E zòn deut d'an Ejypt, allas! vit va maleur.
Divea qeuz a meus o vont eus ar bed-màn,
Eo, ma en assur dèc'h, abalamour deàn.
Adieu eta, Ruben, c'houi ê va breur hena,
Simeon ha Levi, ha c'houi ive, Juda,
Ha dèc'h, va oll breudeur, a garàn hep nep mar,
An divez adieu a ràn dèc'h gant glac'har.
Pedit vit va ene, ma allo mont d'an èe
Da gavet Abraham, pa omp eus e ligne.
N'en dê qet a vervel ê va brassa regret;
Mes pa gònsideràn va zad qèz affijet,
E rana va c'halon baour gant glac'har goal garo,
Hac èn' rayo ive, pa glèvo vìn maro.
Neus fors, rêt ê fiziout en madeles Doue,
Ha mervel evitàn, pa ê e volonte.
Depechit, Prinç puissant, da zigass ho pourro,
Pe abars bêr amzer em c'havo sur maro.

RUBEN,

Adieu eta, va breur; ret ê n'em separi:
Me garje ec'h aljen donet d'ho ramplaci.
O Done beniguet! houmàn ê ar glac'har!
Me garfe' ven lounqet en calon an douar.

JOSEPH, *oll beuzet en e zaelou :*

Aoüalc'h ê qement-mâ : diredid em divrac'h;
Rannara va c'halon, n'ouffen pelloc'h en nac'h:
Me ê JOSEPH, ho preur; ia, me ê'n hini
A voerzjoc'h gûeachal, va breudeur, dre avi;
Mes, evit qementsa, ne zeus bini amàn
Na rofen va hue ha va gnad evitàn.
Evit approuv hn fe ê ar pez a meus grêt,
Hac evit anayout ha c'houi a voa parfet.

Va breur qèz Benjamin, c'houi certeñ a garàn:
Savit oll, m'ho suppli, ma poqin dèc'h bremàn.
Mar e meus grêt dèc'h nec'h, ez ê dre garante,
Rac mil güech ho caràn mui eguet va bue.

BENJAMIN.

Va Frioç, ne oun petra da lavarat var ze:
Ne oun pe én zo güir, p'otramant eun uvre:
Mé zo mab da Jacob ha Rachel, e hried,
Hac am boa eur breur qèz pehini voe collet:
Hauvet e voa Joseph, ar c'haera crouadur
A voe biscoas er bed formet gaut an natur.
Dre ze, ma baozavit e zoc'h mab da Jacob,
Ne zeus da zebati omp hon daou breudeur prob.

SIMEON.

Miracl prodijius! ô hurzud admirapl!
Pardon, va breur Joseph, pardon, va breur carapl.
Ni zo dehitourieo eus ar goad inoçant,
Zo dign da herissa er c'hi uella tourmant.
Pardon eus hor maliç hac hon iniqite:
Disposit diouzomp herves ho polonte.

JOSEPH.

M'ho pardon, va breudeur, gaot ar memes calon
Evel ma souhetàn eus ho perz va fardon
Demeus an offançou a ouffeo bea grêt
A enep an Doue en deveus hor c'hrouet.
Ar venjaoç a dle chom en secrejou Doue:
Nemetàn ne zeus qen da zisposi onz se.

LEVI.

Güir ê ze, va breudeur. Greomp reflexion
Peguement a valiç hac a ambition
Hor boa ouz hor breur qèz, pa voamp en qer fall stat,
O tonet d'e voerza, ha ni éur memes goad!
Nobstant ze cetu én conservet gant Doue,
Hac en rentet puissant dre e humilite.

JUDA.

Eus a ze, va breudeur, tennomp ar gonsecanç;
Goulennomp ouz Joseph pardon hac induljanç,
Ha greomp eur güir beoe'h, pehini a bado,
Dre eur güir garante, betec heur hor maro.

ISAKAR.

Ne oun ha ni grete, goude bor e'hrueldet,
Ho pedi, va breur qèz, ma vezimp pardonet.
Just e ve demp hirio donet d'ho supplia
D'hon receo en ho craç : ze ve bor brassa joa.

JOSEPH.

Ar goad, va breudeur qer, na ell biqen manqout;
Er c'hontrel d'ho cassât, ho carout a ràn tout.
Me a garfe disqeuz ar joa vras a zantàn
Ouz ho qüelet èru en eur vanden amàn.
Mès, èchuomp bremâ, va breudeur, me ho ped,
Hac antreit em zy da velet va fried.

ZABULON.

Oboissomp eta, va breudeur, m'ho suppli,
Ma hor bo an enor da vont da zaludi
Hor c'hoar-gaer er pales, da demoigni dezi
Peguement a respet a zougomp eviti.

Antren a reont.

---

## PÉVARVET DIALOG.

PHARAON *hac e suit.*

PHARAON.

O puissant Jupiter, a gommand d'an ênvou,
Ha c'houi, va doue Mars, ebars er vataillou,
Ha me, dre ho calloud, a gommand d'an douar,
Hac e fell dìn bea en peb brô hep va far.
An Europ, an Asi, hac an Afriq ivo
A vent soumission da Pharaon bemde.
Ar bed am anave evit eun den puissant ;

Var an oll boblіou e meus commandamant.
Güelet a rêr bemde an oll nationou
O'tout da guerc'hat bed demeus va grignelou,
Dre ar guernez horrubl zo e rën en peb brô,
Oh! maleürusamant, abaone seiz vloas zo!
Joseph, ar Prinç puissant, dre vrasder a speret,
A c'houarn meurbet mat an Ejyptianet;
Dre e avis prudant en deveus calz cresqet
Va fuissanç souveren dreist qement zo er bed.

EUR PAJ.

Gant bo permission, Monarq ar Rouane,
Me deu da annonç dêc'h eun dra zo a neve:
Joseph, ar Gouarner var hoc'h oll tenzoriou,
Eu deus bet eur maleur suravoalc'h er guentou.
Leusqet en deveus bet eur griaden spontus,
Qen a voemp er pales rentet oll goal eüzus.
Ne ouzomp qet petra sònjal var guemente:
Eun dra benac zo sur c'hoarveet a neve.

PHARAON.

Ret ê qerzat buan, vit ena vin informet
Eus an distera tra gant Joseph êruet,
Rac mar dê insultet, nens fors gant nep seurt den,
Me laqai e grouga bremaic evit certen.
Hastit, prinç Putiphar, buan da zepechi,
Ma yêfomp da velet bo mab zo en anui.

PUTIPHAR.

Re eus a vadelez, Majeste redoutet,
Oc'h eus en peb amzer ebars en hon andret.
Qemerit ho repos, chommit en ho pales,
Ha me ya da velet petra en rent dies.
N'en dê qet necesser dêc'h poannia da vont dî;
Mar be re a outraj, e viot galvet d'e dy.

PHARAON.

Putiphar, bit buan da c'hout patra zo bet,
Rac n'en deus criet den bep bea bet sujet;

Rac se ta, va goardou, beit oll preparet
Evit venji Joseph, mar dé bet insultet.

AR C'HENTA DIVINER.

Me rai, dre va maji ha dre va sorceres,
Gout ha Joseph zo bet insultet er pales.
Me rai qement a draou assur a dra certen,
Qen a rânversin oll a blat var an dachen.
Ne zeus den en Ejypt, en Canaan, er Syri,
A zello va bisach pa gommancin c'hoari.
Bremâ zouden memes e voezot en effet
Hac én zo gant Joseph nemet vat êruet.

AN EIL DIVINER.

Me, eus eur c'hoste all, ne vânqin qet ive
Da zont da gontanti ive ho Majeste.
Me zisqeuzo patant va c'houraj marsial,
Pa gommandit din-me, ô Majeste royal!
Rac me ne gredân qet e ve den er bed-mâ
Pa vezin en coler, ne laqin da grena,
Ha d'en digass ganén, leun a zoumission,
Dirac ho Majeste evit goulen pardon.

AR C'HENTA PAJ.

Harça, va c'hamarad, cléo an Divinerien,
Ha güel hac én gommanç da vléo sevel es penn.
Mar beont qer vaillant evel ma int bremân,
E rayont d'ar Roue conqeri ar bed-mân.

AN EIL PAJ.

Couraj, Divinerien, c'houi zo potret vaillant,
Capapl oc'h d'am laqat da grena easimant.
Mes eur Roue hon eus qer puissant ha qer mad,
A voar ive, pa gar, laqat bervi hor goad.
Mes comzomp aebeutoc'h : demp da velet Joseph ;
Rac o sônjal ennân trubuillet m'eo em guef.

PHARAON.

Ho comzou, va Pajet, zo da gonsiderin;
Sans ha rêson o deus, plijout a reont din.

Mes, hep dale muioc'h, demp buan da velet
Ha da c'hout gant Joseph perac en deus criet.

*Sortial a reont.*

---

## *Pempet Dialog.*

### Joseph, e Vreudeur, hac ar Brinces.

**Joseph** *d'e Bried :*

Objet va deziriou ha va muia caret,
Ne oun ha c'honi gredo ar pez meus da laret.
An dud-màn a velit amàn en ho presanç,
Zo deut d'ho saludi, da ober connessanç
Ganèc'h amàn hirio, dre ma meus an enor
Da vea ho pried ; ze vo dê eur favor.

**Ar Brinces.**

Nep a deuy deus ho peurs, va fried, d'an ty-màn,
E vo va brassa joa renta enor deàn,
Particulieramant mar dint eus ho canton,
Oun e zervicherez eus a greiz va c'halon.

**Joseph.**

Bea int; va fried, credi a ellit se,
Bugale da Jacob ha breudeur din ive.
Deut voaint da guerc'hat hed da c'hrignel ar Roue,
Ma omp n'em anaveet an eil hac eguile.
Dre ze e meus dezir, ia, m'er permetet,
E teufe va zad mad d'ar vrô-màn d'am güelet.
Ni hon daouzec a zo güir vugale deàn,
Mes deus ar memes mam e zomp me hac emàn.

**Ar Brinces.** *O tisquez Benjamin.*

Va frinç ha va fried, disposit eus a ze :
Me a ya da gommanç saludi aneze.
Deut mat raveot oll, va breudeur, en ty-màn ;
Gant eur güir garante ho saludi a ràn.

**Benjamin.**

Va c'hoar, me ho salud eus a greiz va c'halon,
Gant calz demeus a joa hac a zoumission.

Pa güittais ar gnêr, me oa esperen qet
Güelet va breur Joseph, na c'hoüi, e wir bried;
Dies bras vije din dont da zônjal en ze,
Drem'an davoa pell zo qüittêt eus hor c'hontre.

RUBEN.

Va c'hoar, me ho salud, hac ho suppli ive
Da receo va hommach ha va humilite;
Carguet eus a respet, gant enr galon laat,
Ni ho salud amâo an ho pales royal.

SIMEON.

Ha me, eus va c'hoar, carguet eus a respet,
E reqetân, va c'hoar, m'ho po bepret yec'het.
Calaa joa hon eus oll, c'honi dle sur e zantout,
Da gavet an enor hirio d'hoc'h anavout.

C'HOBO'RFET DIALOG.

**PHARAON** *hac e suit a antre.*

PHARAON.

Salud dêc'h, prinç Joseph, hac ive d'ho pried,
Ha d'ho compagnunea, gant enor ha respet.
Me ao deut gant joa vras vit eo em informi
Petra zo a neve, m'oc'h eus lausqet eur c'hri.

JOSEPH.

Va Frinç ha va Roue, êruet mat ravet;
Disposet omp amâo oll d'ho tiguemeret.
Criet a meus, güir ê, ha nê qet hep sujet;
Pa glêfot vit petra, e viot estonet.
Gourzout a rit êrvat dre boc'h autorite
E zâo d'ho crignelou da voerza hed bemde.
Va onnec breur a zo eno en em gavet,
En avis prena hed, ma meus o arrêtet;
Gourdrouset è meus-e memes eus ar maro,
Rac n'em anavent qet, o stat a voa garo.

Qement ha qer bian ma ôn bet qer touchet
Ma meus leusqet ar c'hrinc'heus bet, Sir, clêvet.

PHARAON.

Er u'bontrel da vouela na da grial ive,
Evel a rit an eil coulz evel eguile,
Ret ê ober cher wad, en em divertissa,
Ha ni, prinç Putiphar, a rânco assista,
Evit eva an eil da yec'het eguile,
Ha quittat ar glac'har demeus a bep coste.

PUTIPHAR.

Güir ê ze, va Roue; mes bremâ gant calz joa
E rancomp saludi an dud a zo amâ;
Pa ouzôn int breudeur da Joseph, hor mignou,
Me a ev d'o yec'het eus a greiz va c'halon.

LEVI.

Ha ni, Autrou ar Prinç, ha d'ho hini ive:
Graç demp da aben cant vloas d'ober c'hoas evelse.
Calz a joa hon eus oll o velet en deus bet
Hor breur qer an enor da vea eureujet
Ho merc'h, Autrou ar Prinç, hac hor joaa zo bras
O velet eur famill n'hor boa güelet biscoas.

AR BRIÑCES.

An enor zo, Autrou, demeus va c'hoste-me;
Meurbet ez oun eürus bea eus ho ligne,
Pa ê bet favorabl ar fortun em andret
Da vea bet Joseph evit va güir bried.

JOSEPH.

Alòn-ta, tud va zy, depechit preparî
Da rêi demp da leina! ne lest qet d'ho pedi;
Pa medi ar Roue em pales êruet,
E rancomp en trêti gant enor ha respet.

AR SOMEILLER.

Va Prinç ha va Autrou, me a ya prontamant
Da zervicha dêc'h lein eu bo coutantamant.

Me breparo souden qement a vezo ret,
Hac ec'h ellàn credi e viot contantet.

JOSEPH.

Majeste redoutet gant an oll rouane,
Harpet var ho merit, me bed ho Majeste
D'ober demp an enor, mar he ho madelez,
Da leina ganemp oll en famill assambles.

PHARAON.

Joseph, va mignon qer, beît persuadet
Ez ê va brassa joa ho qüelet enoret.
Alòn-ta, chom a ràn, demp eta pa gueret:
Balamour d'ho preudeur, greomp fest ar banqet.

JUDA.

Roue bras ha puissant, ni o varitomp qet
Bea demeus an daul qer tost dèc'h azeet.
Dre ho polonte vad e zomp rentet confus;
Dre ze ho suppliàn da zonet d'hon exeus.
Prizet m'hor bo'n enor da zont d'ho servicha
Ebars en ty hor breur en deiz-mâ leun a joa.

PHARAON.

Nan, nan, n'er greot qet; assambles e leinfomp;
Alòn eta, Joseph, evomp mad ha dèbromp.
Evomp oll da yec'het ho tad hac ho preuder.

JOSEPH.

Merci, va Roue mad, me zo ho servicher.
Rac se, va breudeur qer, pa blij-ta d'ar Roue
Hor be oll an enor an deiz eus a hirie
Da vea recevet dre e vras madelez
Da leina dirazàn bremào oll assambles,
Depordit eun nebeut d'en em laqat ouz taul,
Va zad-caer, hac ive ar gompagnunez oll.
Ha c'houi, servicherien, hastit afo eta
Da zigass demp bremào peadra da leina.

*Laqat a rër an doubier, hac e servicher al leja*

## SEIZVET DIALOG.

PHARAON *hac ar gompagnunez ouz taul.*

PHARAON.

Joseph, va mignon qer, d'ho yec'het ec'h evân;
Dre ma ôn en ho ty, eur hanne din bremân,
Ha d'ar gompagnunez, eus a greiz va c'halon;
Servicher ê dêc'h oll ar Roue Pharaon.

JOSEPH.

Carguet omp a enor eus ho peurs, va Roue;
Ni zo en ho servich an eil hac eguile.
Ni ho trugareca demeus ho caraute,
Hac hor hezo oll sònj enpad hon oll bue.

PUTIPHAR.

Evomp-ta, va mab-caer, da yec'het ar Roue,
Criomp oll assambles : Vive le Roi neuze.
Oll e zomp oblijet d'e Vajeste royal,
Ha d'e garout ive gant eur galon leal.

ISAKAR.

Roue ar puissanta a guement zo ganet,
Gant respet hac enor me a ev d'ho yec'het.
Doue d'ho conservo en ho prosperite,
Hac ho rouantelez hed eun eternite.

JOSEPH.

Gant ho permission, va Frinç ha va Roue,
Me a ya da eva d'am breur yaouanc ive.
D'as yec'het, Benjamin, gant joa ha carante :
Me zònje birviqen n'es cueljen en bue.

BENJAMIN.

Va breur! ar memes tra a zònjen-me ive;
Mes Doue ê ar Mestr. Pa ê e volonte,
E zomp en em gavet dre é d'hraç assambles;
Rac se admiromp oll exces e vadelez.

ZABULON.

D'ho yec'het, va Roue, c'hont, Joseph, d'ho yec'het,
Ha d'ar Princ Putiphar, gant enor ha respet,
Ha dèc'h ive, Princes, leun a berfectioo,
Me a ev eur banne eus a greiz va c'halon.

AR BREINCES.

Ho trugare, va breur; sònj em bo sur bepret
Deme us ho souhet vat gant eur galon barfet.
Credit epad vio beo n'ancounac'hain biqen
Breudeur eveldoc'h-hu, quementse zo certen.

NEPHTALI.

Ho madelez, va breur, eharz en bon andret,
Ne ouffe birviqen bea recompancet.
Amàn' reomp cher vad, pa è ho polonte;
Mes poent è partia ha qemeret cònje,
Rac hon tad en devo e galon leun hirvout,
Mar lezomp da dremen ar poeot da èruout.

JOSEPH.

Vabreur qer Nephtali, royal è ar banquet,
Pa è gant ar Roue ar vech-màn enoret.
Pa lavarnt d'am zad ho po bet va c'havet,
Elec'h en em nec'hi e vo rejouisset.
Qent eguet partial me rayo ho qüisca
En babijou neve, herves guis ar vrô-mâ,
Ha d'am zad e rànco unan bea casset,
Da zepord ma em bo ar boneur d'e velet.

PHARAON.

Harça, güin var an daul. Hon zervichit, Pajet,
Evit ma commancimp da eva d'hor yec'het;
D'ar venerabl Jacob ha da Joseph amàn,
Ha dèc'h oll, mignonet, gant joa vras ec'h evàn.

PUTIPHAR.

Me ho trugareca, Pharaon, va Roue;
Me evo d'ho yec'het, mar plij d'ho Majeste.

Alòn, va mab Joseph, trinc da yec'het da dad,
Ha da vreudeur ive demeus a galon vad.

JOSEPH.

D'ho yec'het, va Roue, humblamant, da guenta,
Dèc'h ive, va zad-caer, me a deu da eva
D'ho yec'het, va breur Gad, ha d'am zad zo ar guêr,
Eus a greiz va c'halon me zo ho servicher.

GAD.

Ho trugare, va breur; me assuro d'am zad
Demeus hu carante hac ho polonte vad.
Eur joa eus ar vrassa a vo eu e galon
O clêvet bor bo bet cavet hor breur güirion.

DAN.

Pa gùitajoc'h ar guêr, Joseph, ô va breur qerl
E voe bras e c'hlac'har coulz hac e ziaesper;
Mes e joa vo qer bras pa glèvo ganemp-ni
Hor bo bet ho cavet. Pebes joa vo en ty!

AZER.

Dies bras e ve sur despeigni afèçon
Ar joa vras a zanto ebars en e galon;
Mes hastomp prest da vont entrezec hac ar guêr,
D'annonç ar c'hêlou mad ar c'henta d'hon tad qer.

JOSEPH.

Ar memes tra e màn ar joa a bep coate;
Seblantout a ra dìn astenna va bue.
Me a garfe ellont, hep donet d'bo qùittat,
Ho servich, Sir, ha mont sur da velet va zad;
Mes qùittat va Roue! petra lavarân-me?
Dèc'h, va Frinç, e tleân va enor, va bue.
Se am dragas meurbet bac am lao en tourmant:
Ne oun petra d'ober en eur seurt accidant.

PHARAON.

Joseph, va mignoun qer, sellit ouz ho pried
Qent en em decida da guement a zònjet;
Sònjit onz eun tu-all peguement ho carân,
Ha peguen necesser oc'h demp oll er tro-màn,

Hac e credãn ervat penos ho carante
N'ho permetto biqen da guittal ho Roue.
Ho tad a so intaön ha dija anbien,
Hac a deuy davidoc'h, mar carit er goulen,
Me a gasso va char, va c'hariolennou
Da zigass d'an Ejypt e dud hac e vadou.
En fe à Pharaon, me gontrado deàn
Peadra da veva tranqil bras er vrô-màn.
Echui a rêr da lenna, ha Pharaon a zorti.

*Eizvet Dialog.*

Joseph hac e Vreudeur.

Joseph.

Oh! na güella Roue, va Doue, ê emâ!
Harça, va breudeur qèz, poent ê dèc'h partia.
Herod ha Someiller, hit-hu buan eta
Da vit o habijou, ma int d'en em wisca.

Ar Herod.

Ni rayo, autrou Prinç, buan bo courc'hemen.

Joseph.

Alôn-ta, va Fajet, redit ive souden
Da laret d'am c'hocher ha d'am postillonet
Ateli va c'harros ha va chariodet,
Ha deut gante bnan da dal ar pales-mâ,
Ma ello partial prim an autrone-mâ.

Ar C'henta Paj.

Ni ray qemeptse oll, va Mestr, eo ho souhet.

An Eil Paj.

Demp eta, camarad, ha ne zaleomp qet.

Joseph.

Rubeo, va breur hena, Simeon, Nepbtali,
Juda hac Isakar, Zabulon ha Levi,
Gad, hac Azer, ha Dan, va breuric Benjamin,
En Ejypt e meus c'hoant e teportfemp hor fin.

Lavarit d'am zad qèz, pa èruot gantàn,
Eo va brassa dezir e teufe d'ar vrô-màn,
E famill hac e dud en oll en general;
Ar Roue a roy dê eun douar caer raetal,
Da zispos eo o guis hac eo o bolonte:
Cootant e vint oll sur demeus e Vajeste.

RUBEN.

Ni rapporto, va breur, d'hon tad, gant gùirione,
Pa èruimp er guêr, tenor ho polonte,
Ha mar be èo contant da zonet d'ar vrô-màn,
Ni en accompagno hac a deuyo gantàn.

SIMEON.

En instant ma clêvo hor bo Joseph'cavet,
E tilezo pep tra evit dont d'bo quelet;
Rac gouzout a rit mat ne zeus qet er bed-màn,
Goude ar güir Doue, ho car sur eveltàn.

*An Herod hac ar Someiller a zalea.*

AR SOMEILLER.

Cetu amàn, va Frinç, an liabijou neve:
Grit bremàn ar partaj, herves ho poloote.

JOSEPH.

Qemerit, va breudeur, peb a hini anfin;
Grêt int demeus ho taill, sepet da Venjamin
E meus laqet ohér an hini bianna,
Dre ma vouien ervat e voa ar yaouanca.

LEVI.

Ardor bo caraote va breur, qèz a zisqüe
E zoc'h predestinet demeus a bers an ée:
C'houi zervich da exempl d'an oll bosterite,
Hac a baê ar veojanç dre eur güir garante.

JUDA.

Ec'h eomp-ta, va breur, gant bo permission,
O renta mil graçou ba benediction
Var bo ty da guenta, ha var ty ar Roue;
Barret omp a enor abenrs e Vajeste.

Ha d'am c'hoar me reqet pep seurt prosperite,
Hac ar peoc'h entreoc'h bete fin ho pue.

JOSEPH.

Mâ! adieu, va breudeur, pa ê ret partiâa.
Va c'halon a yêlo ganêc'h bete Canaan.
Suppliit va zad qèz da zont betec amân:
Ar brassa c'hoant a mena da velet aneân.

BENJAMIN.

Ni rayo hor possubl, Joseph, en qementse.
Adieu, va breurie qèz; ra deuimp hep dale.
Penevert ma rancàn mont da velet va zad,
Birviqen, va breur qèz, ne deujen d'ho quittat.

AR BRINCES.

Pa ê evit distrei, va breudeur, eo e yet,
Ne scuillit qet daelou, n'ho pe chagrin ebet.
Lavarit d'am zad qèz er pedân gant respet
Da zont, ma phij gantân, d'an Ejypt d'am gùelet;
Assurit mat d'hou tad evit eus hor c'hoste
E timp hon oll bossubl ma vo contant ive.

PHARAON *a antre.*

Seul-belloc'h e chommot da ziscours evelse,
Seul-vrassoc'h vo ar c'heuz d'an eil ha d'eguile.
Lavarit d'ho tad qer penos en er pedân
Da zont amâ da chom, ia, mar plij deân.

ISAKAR.

Adieu ta, va Roue, Doue d'ho conservo
Da rên en ho tezir da viqen en pep brô.
Ha c'houi, va breur Joseph, me reqet agalon
M'ho pô digant Doue mit benediction.

An Israelitet a barti, glac'haret oll.

JOSEPH, *gant glac'har:*

Oh! nac a gueuz a meus o quittât va breuder!

PHARAON.

N'en em desolit qet, Joseph, va mignon qer.

Daouest d'ho carante, ret vos en em güittat,
Evit ellout monet buan da vit ho tad,

PUTIPHAR.

Antreomp, va Roue, bremàn da reposi,
Hac en em ebatomp da dremen bon anui.
Ha c'houi, va mab Joseph, sònjit en ho speret
Ec'h èruo ho tad hep dale d'ho qüelet.

*Sortial a reont.*

---

## ACT V.

### QENTA DIALOG.

JACOB, *hac e dud.*

JACOB.

O Doue eternel! bras ê consideri
E ve var ar bed mâ qement ens a anui.
Ma ve ret mont ac'han d'an Ejypt da vit bed,
Pe hen contraignet da vervel, fot a voed;
Ha c'hoas n'en dè qet se a gontrist va c'halon,
Mes pa deuàn bremàn d'ober reflexion
Penos e meus savet daouzeg a vugale,
Hac en heur ma comzàn ne meus nicun ane.
Mes eur gonfianç vras a meus er güir Doue,
Rac sònj a meus goechal e prometas dìn-me
E teuje da gresqi va raç en douar-màn:
Fontet var ho comzou, va Doue, e credàn
Ec'h ellin güelet c'hoas amàn va bugale:
En esperanç douç-se e vevàn, va Doue.
Mes, manc va mab Joseph, allas! ze am glac'har:
Birviqen n'er güelin nemet bars en ho cloar.

GREG RUBEN.

Bras ê sur hor mizer hac hor c'halamite,
Mes ret ê anduri balamour da Zoue.

Pempzec deiz zo dija ê va goaa partiet,
Hac ar vech qenta n'oent nemet dec deiz chommet.
Rac, va zad qèz, credit ez ôn bras glac'haret,
Rac ne zeus en ty-mân cazi tam bed ebet.

GREG JUDA.

Ret ê n'em gonsoli an eil hac eguile,
Hac en em resina da volonte Doue.
Simeon, a gred din, a zo eaus d'o dale,
Dre ma ê arrêtet en pales ar Roue.

*Güelet a rêr Bugale Jacob o tostât d'ar guêr.*

EUN DOMESTIC.

Oh! oh! cetu-int aont; me vel êru Ruben
Gant eun habit neve en penn eus ar vanden,
Ha daouzec chariot, hac eur char caer gante;
Vantrefin! daoust petra o deus grêt e neve!

JACOB, *gant e Bried.*

Demp d'o diguemeret, da c'hout ar virionę,
Rac eur mall bras a meus da glêvet o doare.

*Jacob hac e dud a ya da rancontr e Vugale, hac a lavar:*

Ar peoc'h ravo ganêc'h, Ruben, va mab hena,
Ha dêc'h, va mibien all: me ho qûel gant calz joa.
Contit din, me ho ped, tenor eus ho peach,
Rac cresqet ę cavân terrupl hoc'h eqinach.

RUBEN.

Me ho salud, va zad, ha n'houi, va güir bried,
Ha va daou grouadur a garân qer parfet.
Grêt hon eus hor beach, a drugare Doue,
Hep cavet goal rancontr an eil nac eguile.

JACOB.

Expliqit din eta petra zo c'hoarveet,
Ma oc'h gant chariou caer evelse distroet.

SIMEON.

Va zad, selaouit mad eur c'helou a neve,
Hac a ray d'ho calon bea joaüs ha guyê:
Cavet hon eus Joseph, hor breur qèz vue collet,
Hac ên eun den puissant, ma zeus sur var ar bed.

En memes t eore ma vijen prisonnier,
Qen a deuje va breur Benjamin d'am c'havet.

JACOB.

Simeon, va mab qèz, ha me ell ho credi?
O Doue! va C'hrouer, roit hoc'h asistânç din;
Ravisset ôu dija o clêvet qementse.
Grit ma velin Joseph ur vech c'hoas em bue,
Hac e varvin contant pa vo ho polonte,
Gant ma vo en stat vat va c'horf ha va ene.

LEVI.

Va zad, me assur dêc'h, dre ar c'hraça Zoue,
E zeo beo ha gaillard, dispós hac en bue.
Bea ê mestr puissant en pales Pharaou,
Admirapla speret zo ebars ar c'hanton.

JACOB.

N'en deus qet lavaret e teuje d'am güelet?

LEVI.

Coma ra ac'hanoc'h, hac én hac e bried.
Ia sur, va zad qèz, gant calz a garante
E teu d'ho supplia, hac e bried ive,
Da zilezel Canaan ha da vont davitân,
Hac ho rentint eürus entre viot er bed-màn.

JACOB.

Doue bras Abraham! raviot glorifiet.
Eürus e vin-ta c'hoas, Joseph qèz, da güelet!

ISAKAR.

Va zad, va breur Joseph dèc'h en em recommand,
Hac ar Roue memes, gant cat ante touchant,
En deus promeset demp gant generosite,
Ec'h ellit bea sur enpad hoc'h oll bue
Ho po da jouissa eun douar digantâ,
Ar güella zo'n Ejypt, hac ar frouezüssa.

JACOB.

Dre ma ê me ar chef eus a zouar Canaan,
Ne oun en pe fêçon dont da güiltat amân.

ZABULON.

Güir è, ni zo cheffou demeus an oll vrô-mâ;
Mes monet d'an Ejypt, ennes ve ar guella.
Va breur zo Gouarner demeus ar vrô gaer-ze,
Hac hor goulen gant hast da vonet ebete,
Eo' ra eus ar Roue memes ar pez a gar,
Hac a varch e c'houde, hep nep ingal na par.

NEPHTALI.

N'en dê voas dêc'h, va zad, sònjit ober difre,
Deut zo ganemp amàn eur char bras d'ar Roue,
Hac a zo digasset en avis d'ho qerc'hat;
Sònjit eta en ze, ha peguement è mat!

JACOB.

Mar doc'h-hu a-unan, evidòn zo contant.

GAD.

Ni hor boa promettet d'hor breur fidelamant
E yazemp oll ganêc'h, gragne ha bugale:
C'houi a dle oc'h-unan deliberi var ze.

BENJAMIN.

Me ya dagonta dêc'h, va zad, mar permettet,
Ebars pales va breur penos zo c'hoarveet
Ganemp, pa voamp eno qent eguet partia,
Abalamour d'an tass a goljot e leina.
Goude bea sammet ha deut eus ac'hane,
E tigassas va breur archerrien ar Roue
Da furchal bar zier; ma voe em hini-me
E vne cavet an tass: daonst petra e voa ze?
Qemeret voemp gante ha casset dirazàn,
Ma eure va c'hondaon, abalamour deàn,
Da vea distrujet. Mes me, qerqent neuze
En em strinc d'an daoulin da c'houlen va bue.
Va breur a rê ar fier qên terrupl em andret,
Ma en em disposis da vea distrujet.
A hini da hini en em offr va breuder
Da vervel evidòn, ha ma teujen d'ar guêr;

Mes Joseph a refus, dre m'em c'have coupapl,
Hac a gao ne voa qet qementse résonapl.
Me yas c'hoas d'ar daoulin evit recommandi
Va ene da Zoue, qent en em separi.
Ma touchas e galon o velet va daelou,
Hac én' commanç crial ha sellet an ènvon,
O larat, leun glac'har: Me è ho preur Joseph,
A zònjec'h voa collet hac a ras dêc'h goal oec'h.
Ne zeus speret humen a elfe explica
Hor joa a hep coste; darbet voe demp sempla.
Hor c'halonou gant joa, p'en em anavejomp,
A zaille en hor c'hreiz, qer contant e voejomp.
Getu eno, va zad, ebars en bêr termen,
Ar pez zo digûezet en Ejypt d'ho mibien.

JACOB.

O Doue immortel! na c'houi zo admirapl,
Ha peguement ez è ho torn incomprenapl!
Mes lavarit, va mab, din-me en pe fêçon
En em gavas an tass en ho possession.

BENJAMIN.

Intandant va breur qêz a gargas hor zier
A hed hac a hep tra da zont ganemp d'ar guêr:
Ennes è a laqas em zac'h an tass arc'hant;
Mes se dre urz Joseph hac e gommandamant,
Evit approu hor fe, ha gout ha ni vije
Fidel d'hor gôir Doue en hon adversite.

AZER.

Sônj a deu din bremàn ebars en qemeotse,
Penos en devna bet goeachal eun ovre
Joseph, pa voa er guêr, ha ne approuvemp qet,
N'obstant qementse ni ez è accomplisset.
Da guenta e sônje hea het adoret
Gant an col hac al loar hac unnec a stered.
Ni è ar stered-se, herves a zeblant dia,

A zo bet en Ejypt evit e adorio.

JACOB.

O Furnes eternel! nemedoc'h n'anave.
C'houi a reiz an douar qercoulz evel an êe.
Grit ma vo vit ho cloar va oll actionou,
Ma veritimp eun deiz ho qüelet en êuvou.

DAN.

Antreomp oll en ty, va zad, da reposi,
Ha qemeromp amzer evit deliberi
Pe ni yêl d'an Ejypt da velet Joseph qer,
Pe ni chommo bremân, va zad, amàn er guêr.

JACOB.

Güir ê ze, va mab Dan, poent bras ê demp antren;
Deut ive da zicour, c'houi oll, servicherien.
Da zizammi a buan ar c'hanvalet, zo sqüiz
Gant o oll zammou hed, ar pez nê qet exqis.

EUN DOMESTIC.

Patriach venerabl! ni ray fidelamant
Qement a leverot bremâ zouden vataot.
Antreit, Antrone, pa vo ho polonte,
Ha ni laqay pep tra ebars en surete.

Sortial a reont.

---

*Eilvet Dialog.*

EUL LABOURER HAG E VREG.

AL LABOURER.

Patedie oarnaòn, doue bras Jupiter,
Ma na oc'h er vech-mân disleal em mizer.
Coulz ê din-me paouez evit sur ar vech-mâ,
Pa ne meus pep tam greun em zy evit bada.
An avel furius a zizec'h an douar
En eur feçon eûzus ne voe biscoas a bar.
Nemet yêot fall oa bouls, piz-logod ha corbon:
Me gred din er vech-mâ e varvimp gant an na

Ne oun petra vir din n'en em brecipitàn,
Pa ne glèo Jupiter hon oll glèmou breman.
Allas! ma ve maro bremâ va bugale,
N'e glêfen qet qement o c'hlêmou crîz bemde
O c'houlen diganén peadra da zêbri.
Ens a belec'h an diaoul? Ne zeus esqen em'zy.
C'hoec'h vloas so tremenet a mâ'r guernez er vrô:
Daouest penos ar foueltr ar zeiz a dremeno!

Aa Varc.

Ma earfee'h, va fried, monet da gaout Joseph,
Evel famill Jacob, marteze ec'h elfec'h
Caout hed evit ellout donet da sustanti
Ni hac hor bugale ha qement so en ty;
Rac ma ne yit buan entrezec hac eno,
Hep mar hor bugale gant an naon a varvo.

Mont a ra d'an Egypt.

---

*Trived Dialog.*

Al Labourer *da Joseph:*

Va Friņç, me zo êru da c'houlen diganéc'h
Hed, rac hor stat zo trist, bac a ro din calz nec'h;
Pêvar pe bemp deiz zo, n'hon eus bet esqen boued,
Ha ne ouffec'h sònjal petra hon eus debret.

Joseph.

Compassion e meus, paourqèz, ouz ho clèvet,
Mes ne ouzòn petra var ze a vezo grêt.
En em angajit-hu en servich ar Roue,
Hac ho pezo arc'hant, dillat ha boued ive.

Al Labourer.

Scrifit en ho tezir, va Friņç, ha me sino;
Bea zo eveldòn enn toullad mad em brô;
Mes en amzer a rën e rànco pepini
En eur fèçon benac dont d'en em zoulaji,

Joseph.

Hit eta, va mignon, da gaout an Intandant;

Ennes a gonto dèc'h eun nebeudic arc'hant.
Me scrifo ho hano var gayer ar Roue,
Hano ho pugale, hini ho creg ive.

Sortial a reont.

---

### *Pêvarvet Dialog.*

Jacob *e-unan.*

Gant va ravissamant ne oun, ô va Doue!
Penos ellout bremàn meuli ho Majeste,
Ho puissanç a zo leun demeus a vadelez
A bep eternite ouz ho servicher qèz.
Crunet omp gant ho torn ha tennet a neant,
Bremàn e roit demp graçou zo suffisant
Da laqat hor c'horfou da zont d'ho servicha,
Hac ar vagadurez evit dont d'hor beva.
Ouzpen e roit c'hoas, güir Dad a garante;
Graçou bras da rêinerz d'hor c'horf ha d'hon ene.
Cetu Joseph a voa pell zo abandonet,
Ha dre ho madelez cetu én conservet
Ha rentet dre ho eraç en brô'n Ejypt puissant,
A lavar e vreudeur, hac eun den iminant.
Var ze e màn bremàn va speret incerten,
Hac en ho suppliàn da rêi din sclêrijen
Pe me a dle monet d'an Ejypt va-unan,
Ha lezel va famill en douar Canaan.
Rac gout a rit ervat penos, va güir Doue,
Ho pna din promettet ho liberalite,
En devije va raç eun nombr bras a c'hraçou
Ebars en douar-màn: me fi en ho comzou.
Ayou! ayou! allas! fatic en em gavàn.
Me ya da reposi eun nebeudic amàn.
Va c'horf oll a zo bac'h, na ellàn mui miret;
Va daoulagad a glôs gant ar c'hoant da gousqet.

Eo em asten a ra, hac e chom cousqet.

## *Pempet Dialog.*

Doue an Tad, *demeus e Varados:*
Disqennit, Gabriel, en douar Canaan;
Hac bit bete Jacob, da lavaret deàn
E meus determinet e haje d'an Ejypt,
En, e dud, e famill, hep ober contredit.
Lavarit c'hoas deàn esperi em c'homzou,
Ha ne zilezin qet an neb am zervicho.

An El Gabriel.

Me ya, ô va Doue! gant calz a zilijanç,
Evit nebeut amzer da güittat ho presanç.
Me annoùço deàn, moyenant ho craçou,
Petra ê ho tezir, ebars en bèr gomzou.

An El a guemer e nij entrezec hac an douar.

## *C'hoec'hvet Dialog.*

An El ha Jacob, *hanvet ive* Israel.

An El Gabriel.

Patriarch vertuzus, guir viguon da Zoue,
Me a zo deut d'ho caout expres demeus an êe,
Evit annonci dêc'h gant feiz ha carante
Mont hardi d'an Ejypt gant ho posterite.
Doue a lavar dêc'h fiout en e gomzou,
Ha ne vanco biqen da scuill varnoc'h graçou.

Israel.

Cannat an Eternel, me ho trugareca
Hac a rent mil graçou da Zoue draist pep tra.
Me rêi hep en em glêm qement a gommaùdet,
Mar zo dìn va Doue ar c'hrac hac ar yec'het:
Me ya bremàn d'ar guêr evit ober difre,
Da vonet d'an Ejypt gant va oll bugale.

An El a nij varza an êe.

---

## SEIZVET DIALOÉ.

### JACOB, e Vugale haç e dud a antre.

JACOB.

Va zud, va bugale, pa òn oll resolvet
Da vonet d'an Ejypt, è qercoulz demp monet,
Ha dilezel Canaan en bolonte Doue:
Gant Joseph ę ràncàn èchoı va bue.

RUBEN.

Demp gant rejouissanç, va zad ha va breuder;
Biscoas ne ris beach qer joaüs. qer ceder.
En Canaan n'eus mui nemet naon ha tourmant,
Mes en pales va breur e zeus contantamant.

SIMEON.

Remercomp da guenta, aroc ma partifomp,
Ha ni hon eus pêet ar pez oll a ràncomp;
Rac pa abandonomp hon ty hac hon danve,
Habitantet Canaan o devo aneze.

LEVI.

Hor gragne a ràneo mont en carros va zad,
Ha ni a zo unnec demeus a gorfou mat,
A rànco delc'hel tost d'an aour ha d'an arc'hant,
Rac ma teufemp d'o c'holl dre nebeut eveziant.

JUDA.

Pemzec ha tri-ugnent e zomp en eur vanden,
Entre ar vugale hac ar zervicherien,
Hac'hoas hor bo-ni poan o tivoeret diouc'h-tu
Unan da ziguemen da Joseph omp èru.

ISAKAR.

Me yêlo joaüs bras aroc da ziguemen
Penos e zoc'h èru, va zad, gant ho panden.
Me ya da bartia, pa òn-me prest bremàn:
Adieu a lavaràn d'am brô guèz Canaan.

JACOB.

Hit eta, Isakar; grit va goure'hemennou
D'am mab ba d'e briet, pa êruot eno.

ZABULON. Isakar a barti.

Leqeomp hon dénved ebars creiz ar vanden,
Rac aoun demp dont d'o c'holl en bent en nep moyen;
Ar vngale vian ne ellont qet bale,
A yêlo gant va zad ebars char ar Roue.

JACOB.

Adieu eta, Canaan; adieu, va brô natal:
Ni a ya da vervel d'eur rouantelez all.
Amàn e commandemp en pèvar c'horn ar vrô,
Mes rentat en Ejypt, n'oun pion a gommando.

GREG JUDA.

Adieu ive, Canaan, va brô ha va c'hontre,
Me a ya d'ar Ejypt d'èchui va bue.
Va benediction hac hini an Drindet
A roàn d'ar vrô-màn: raviot beniguet.

NEPHTALI.

Va c'hoar, ho furnez vras a vel a ziabel;
Nebon n'ho pe nep douet onz va zad Israel;
Trêti rai pepini ebars en eur fêçon
M'hor bo oll en Ejypt pep satisfaction.

GREG RUBEN.

Demp, va c'hrouadurien, eta joaüssamant;
C'houi a deu, goall yaouanq, da souffr poan ha tourmant.
Ar pez am nec'h ive, è ma varsfe hor breur:
A betra e teufemp? ne ouzòn qet nemeur.

BENJAMIN.

Va c'hoar, n'ho pe sourci, demp hardi d'an Ejypt,
Va breur Joseph a zo puissant ha leun merit.
Nemet dre e avis ne va mann ar Roue,
Bava' reont ervat en eur güir garante.

DAN.

N'en em amusomp qet amàn da ziscouri,

Rac an necessite a gommand depechi.
Adieu eta, va brô, ba va oll mignouet;
Me a ya d'an Ejypt : qen a vo ar güela.

AZER.

Antreit bars er char, va zad qèz, me ho ped:
Poent è demp partial, ma vo prest tremenet
Ebars er passajou ma vo ret demp loja.
Alòu, hor mevelien, bastit huan eta.

*Mont a reont en hent.*

---

## *Eizvet Dialog.*

JOSEPH, AN HEROD, AR SOMEILLER, AN ARCHER, *a antre;*

ISAKAR *a antre qergent.*

ISAKAR.

Salud dèc'h, va breur qèz, gant joa ha carante;
Doue d'ho conservo en ho prosperite.
Penos a ra va c'hoar, hac ive ho tad qer?
Eus a greiz va c'halon me zo ho servicher.

JOSEPH.

Bennos d'ho carante, va breur qèz Isakar,
Gant calz demeus a joa me ho receo hep mar.
Penos a ra va zad, va breudeur, va ligne?
Azeït amâ-ta, ha contit dìn-me ze.

ISAKAR.

Eru è va breudeur, va zad hac hoc'h hini,
Gant calz demeus a joa amàn d'ho saludi.
En instant ma clèvas e voac'h c'hoas en bue,
E voe oll ravisset a gorf hac a ene
Gant qement eus a joa hac a gontantamant,
Ma voe cazi un heur privet a zantimant.
Pa voe ze tremenet, e temoignjomp deàn
Ho poa euu dezir vras e teuje d'ar vrô-màn.
Neuze e tepechomp hor famill en antier,
Ma int dija rentet en Gessen, va breur qer.

JOSEPH.

Antreit, va breur qèz, bremàn da zisqüiza,
Ha mé ya d'o ràncontr gant eur joa ar vrassa.
Herod ha Someiller, hastit afo ervad
Prepari eul lein gaer, rac èru e va zad.
Deut ganên, va Archer, ma yimp pront d'o c'havet.

AN ARCHER.

Dempeta, Prinç puissant; me garse o güelet.

JOSEPH.

Tennit va mul caera, buanna ma elfet.

AN ARCHER.

Prest ê, antrou ar Prinç. Partiomp pa guerfet.

Partial a reont.

---

*NOVET DIALOG.*

RUBEN *o gürl èru, hac a lavar:*

Va zad, cetu èru Joseph d'hó saludi. (*)

JACOB.

Arrêtit-ta, cocher, evit ma tisqennin,
JOSEPH *a èru, a boqd' e dad, hac e cocont semplet.*

SIMEON.

Rannet ê, me a gred, o c'halonou certen:
Avancit, va breudeur, roomp ær d'o c'herc'hen.
Qer bras ê bet ar joa demeus a bep coste,
M'int hep anaoudeguez an eil hac eguile.

LEVI.

Va zad ha va breur qèz, petra ê qement-mâ?
Ar c'hontrel ê, me gred, a dle c'hoarvout bremâ.
E lec'h gemeret joa demeus a bep coste,
E fell dêc'h, a gred din, abreji ho pue.

JUDA.

Ar galon zo manqet pa ê tommet ar goad;
Ze n mir da barlant. Couraj eta, va zad.

D zepari a rêr

(*) Qementse a érusa er bla 2298 eus a grouidiguez ar bed pehini a voa ar bla 1706 aroc guinivelez Jesus-Christ.

JOSEPH.

Penos en em gavit, va zadic qèz, bremâ?
Lavarit din oc'h yac'h, ma vin carguet a joa.

JACOB.

Gaillard, dre c'hraç Doue, mes c'houi, din lavaret,
Ha c'houi zo ive yac'h, Joseph qèz, me ho ped.

JOSEPH.

Ia sur, va zad qèz, a drugare Doue:
Biscoas n'en em zautis qer contant ha qer guyê.
Pebes joa a meus me o poqat dêc'h, va zad!
Ah! cetu c'houi êru d'en em gavout ervad.
Ha dêc'h, va oll breudeur, gant pep seurt carante,
Hastomp d'en em renta em pales hep dale,
Ma presantin d'am zad va fried Azenet:
Ne all mui gant ar c'hoant da ellout ho qüelet;
Hac ouspen, depechomp, rac me a zant ê ret
En em hasta buan, rac calz omp depordet.

*Jacob a bign en caros Joseph, hac o zod en carosion all.*

Alòn, poulsit, eucher; demp d'ar pales ractal:
Hit dirazòn, Archer: c'houi voar an ordinal.

*Partial a reont, evit mont d'ar pales.*

---

## DECRET DIALOG.

AN ARCHER, *rentet dirac ar pales, a lavar:*

Rentet omp, Prinç puissant; deut pa blijo ganêc'h
Er mès eus ho carros, ha m'en digoro dêc'h.

JOSEPH.

Archer, dêc'h e roân carg da ober loja
Hou rouceet ha mulet ha qement zo amâ.
Ha c'houi, deut, va zad qèz, va breudeur ha ligne,
Em pales da ziscuiz, ma ê ho polonte.

ZABULON.

Hon tenzor, va breur qèz, a zo considerapl:
El laqat en eur gambr a gafen convenapl.

JOSEPH.

Va breur, bet dizourci; hac ho pe cant mil scoët,
E rento va Archer cont fidel, pa gueret.

JACOB.

Va mab, c'hoant bras a meus ebars er moment-màn,
Da gavet eun istant da gomz ganèc'h amàn,
Evit ellout trêti gant pep seurt liberte
Demeus boc'h afferou hac ive eus va re.

JOSEPH.

Ia da, va zad qèz, qement hae a gueret;
Alòn-ta, va goardou, prontamant sortiet.

*Sortial a reont oll, nepet Joseph ha Jacob.*

---

## UNNECVET DIALOG.

### JACOB HA JOSEPH.

JACOB.

Va mab, pa omp amâ, ha ne zeus nemedomp,
E meus eun dezir vras da c'hout penos e zomp,
Hac e lavarfec'h dìn petra voe ar sujet
Ma quittajoc'h Canaan hep laret guer ebet.

JOSEPH.

Qementse, va zad qèz, a zo oll tremenetz
N'ho pe nep plijadur bremàn ouz e c'hlèvet.

JACOB.

Mes c'hoas, va mab Joseph, va oblijit en ze,
Hac em reutfot contant ar rest eus va bue.

JOSEPH.

Ze a ve caus, va zad, da galz inimitie
Ebars en hor famill, hac em be qeuz da ze.

JACOB.

Padonit din, va mab, evit eus va c'hoste
Den abet n'er gouezo, me hoc'h assur ouz se.

JOSEPH.

Mar promettit, va zad, delc'hel ze en silanç,
P'oc'h eus qer bras desir, me gonto dêc'h va chang.

JACOB.

Grin sur, dre an Doue en deveus va c'hrouet;
Birviqen ne gomzin ouz se, bet assuret.

JOSEPH.

Sonj oc'h eus-u, va zad, e lavarjot din-me
Mont da gaout va breudeur, var digare bale?
Evit evessat mat hac en em assuri
Hac int o d'oa laqet o dènved da beuri.
Pa èruis gante, e voant en coler vras,
Ma voent prest d'am laza eno a doliou bas.
Goulen a ris dre gaer digante va boe:
Ruben ha Juda seul a voa deus va c'hoste;
Ar re all n'em gonclu er citern d'am zeuler,
En avia ma varvjen, an dra-ze a zo sclêr.
Qerqent marc'hadoorien a zo bet èruet,
Ha demeus ar citern voen bet ractal tennet,
Ha neuze' voen goerzet uguent scoêt eo arc'hant,
Pere voe partajet neuze, herves o c'hoant.

JACOB.

O Doue, va c'hrouer, penos coosideri
E ve bet va mibien qer criminel, qer cri!
Ne oun penos memes ne deuas un Doue
Da veaji o maliç hac o iniqite.

JOSEPH.

Necesser voa, va zad, e vijeo bet goerzet;
Diouz a ze e tennàn an enor a meus bet.
Ze a zo eur merc bras a brovidanç Doue,
Vit pêa o maliç hac o iniqite;
Rac ma ne vijen deut da bales Pharaon,
E voe bet ar vrô-mâ collet oll gant an naon.

JACOB.

Güir ê, Doue zo leun demeus a vadelez;
Mes c'hoas e carfen gout penos ho poe'o adres
Da vea presantet en pales ar Roue,
Hac ho poe mouez da gomz dirac e Vajeste.

JOSEPH.

Va zad qèz ! reir e ve conta dèc'h an dra-ze :
Ne velit en ze oll nemet dorn an Doue.
Pa voen gant va breudeur neuze eta goerzet,
Gant ar varc'hadourien d'an Ejypt voen casset :
Ar priny mat Putiphar am pren hep differi,
Hac am hauvas ractal qenta potr marchossi.
Accuset voen souden demeus a drahison,
Hac e voen garottet ha casset d'ar prison.
Ar Someiller a voa er prison ganeme,
A gouzas ac'hanòn en pales ar Roue.
Ma voco prest qemennet da vonet d'e gavet,
Da explica deàn uvreyou en d'oa bet.
Me ò explic deàn gant pep'seurt güirione.
Evel ma c'hoarveas, a drugare Doue.
Evit va enori, ec'h ordrenas neuze
D'ar Briucet va laqat en eur char caer goude,
Gant eun Herod aroc, o crial : Selaouit ;
Daoulinit oll dirac güir salver au Ejypt.
Cetu eno, va zad, en bref, darn ar graçou
A meus bet recevet abers Mestr an ênvou.

JACOB.

Qementse oll e zo admirapl da gompren.
Doue zo eveziec ouz e grouadurien.
Rentomp graçou deàn demeus a guementse',
Ha deut d'am presanti en pales ar Roue.

JOSEPH.

Deut eta, va zad, qèz ; ee-o gavàn ervat,
Rac me a zo derten e vimp recevet mat.

Moni a reont d'ar pales.

*DAOUZEGVET DIALOG.*

PHARAON *hac e suit.* JOSEPH *hac e famill.*

JOSEPH.

Majeste souveren var an oll Rouane,
Harpet var ar merit demeus ho Majeste,

Me deu da bresanti d'ho Majeste royal
Va zad hac e famill ebars en general.

PHARAON.

Êru mat raveet, Joseph, va Gouarner,
Hac ho tad vertuzus, ho famill en antier.
N'ancounac'hain biqen e tepand va fuissanç
Eus ho cuiegnez vat, credit gant assuranç,
Dre ze me bromet dèc'h, en fe a Pharaon,
E clasqin ar moment hac an occasion
D'ho laqat var va lerc'h ar c'henta enorat
Dre va rouantelez gant va oll sujedet;
Ha d'ho tad vertuzus e ria ar memes tra.
Carguet ê va c'halon eus a enor ha joa,
Ouz e velet hirio deut gant'c'h d'am palea,
Dre ma ê digantàn oc'h eus bet ar vuea.

JACOB.

Monarc majestuus, me ne veritàn qet
Bea en ho pales qement favoriset;
Mes me laqay va foan, moyenant graç Doue,
Da renta peb homach bepret d'ho Majeste,
Hac a demoigno dèc'h dre hor soumission
E tennomp hor galloud eus á zorn Pharaon.

JOSEPH.

Ne rusiàn qet, va Meste, oc'h eus va anoret,
Evit onzav bardi e zemp oll pastoret,
Eun nation enep an Egyptianet,
Pere n'hor sell nemet gant horrol bras meurbet,
Dre ze e supplian brasder ho Majeste
Da rêi demp eun douar separet diouta,
Evit beva eno ebars en union,
Hep depanti ouz den nemet ouz Pharaon.

PHARAON.

Ia, mignon Joseph, me ray dèc'h ha d'ho tad
Eun douar ar guella demeus a galon vad;
An douar a Gessen a vo dèc'h ha d'ho re:

Disposit diouttân herves ho polonte,
Labourit-ân dionc'h-tu evit eatblissa
Ho tad hac ho famill, ar c'henta ar güella.

RUBEN.

Ne ouffemp birviqen, va Roue, ho pêa
Demeus an oll graçou a recevomp amâ;
Mes ni zisquêlo dêc'h, m'ho pe biqen bresel,
Dre bris eus hor buea, penna e zomp fidel.

PUTIPHAR.

Patriarch venerabl, ma ve ho polonte
Ober din an enor hac ar civilite
D'antreal em pales d'en em divertissa,
Da c'hortoz ma vefot d'en em etablissa
En ho ty, en Gessen. Rac-se, Joseph, va mab,
Disposit oll ouzin en qement ôu capab.

PHARAON.

Va fining qer Putiphar, m'en em oppos da ze;
Em pales e rânco tremen an nôs fete;
Ha c'houi, mar plij gantê'h, a rânco dont ive,
M'en em divertisfomp an eil hac eguile.

SIMEON.

Carguet eus a enor abeurs ho Majeste,
Me ho trugareca humblamant, va Roue.
Ar c'henta ma elfemp e caifemp n'em ojâ,
Balamour d'hor loened, a ve demp ar güella.

PHARAON.

Güir ê ze, Autrone. Harça-ta, va Frincet,
Demp oll d'o c'hundui gant enor ha respet.
Er guær eus a Gessen ê ec'h ellint loja;
Ha pa blijo gante, ec'h ellint batissa.

LEVI.

N'en dê qet necesser e qüittafec'h ho tron
Abalamour demp-ni, Roue bras Pharaon:
Ni a c'houlen excus digant ho Majeste,
Hac a drugareca ho liberalite.

PHARAON.

Parbleu! mont a ràncàn d'ho renta en hoty:
Alòn-ta, sonnerrien, marchit dirazomp-ni.
Sonit eur munuet hac eur bal agreab
Evit renta enor da Jacob ha d'e vab.
Partiomp oll bremàn evit douar Gessen,
Da instali Jacob eno evit perc'hen.
O devez eus a joa din-me qen agreabl!!
Poqit din, me ho ped, Patriarch venerabl.

En em bogat a reont, hac e partiont evit Gessen.

---

*TRYZECVET DIALOG.*

JACOB HAC E FAMILL EN GESSEN.

JACOB, *var e vele, e Vugale, hac e oll dud.*

JACOB.

Seitec vloas zo dija e zomp dent d'ar vrô-mâ,
Hac omp bet oll eiras assur bete vremâ;
Mes ar gosni am brêv, bac e velàn birio
E ràncàn, bep dale, bea preiz d'ar maro.
Va zud, va bugale, güelet a rit hirie
E zòn prest alafin da renta va bue.
Seiz vloas ha seiz-uguent zo e mòn er bed-mâ,
Ha Doue dre e c'hraç am goulen-me bremâ.
Dre ze e meus dezir, aroc ma vo din fin,
Da gonvia Joseph, en instant ma varvin,
En douar Canaan renta va c'horf divlam,
Er be eus va zadou Isaac hac Abraham.

JOSEPH.

Ha possubl ve, va zad, e vec'h prest d'hor c'huitât!

JACOB.

Ia, va mab Joseph, Doue am galv timat;
N'en deus crouét nep den da vea immortel;
Aboe hon tad Adam e ràncomp oll mervel;
Rac-se, va bugale, e meus intantion

Da rêi dêc'h assambles va benediction.
Stouit oll d'an daoulin, mar dê ho pòlonte,
Ha me ya d'e ray dêc'h en hano va Doue.
Va benediction, en hano an Drindet,
A roàn, va zud qer, en qement ha ma heet.
Graç dêc'h d'en em ober gant eur güir garante,
Hac atao chom en peoc'h an eil gant eguile.
Ho taou vuguel, Joseph, qent donet da vervel,
A fell din adopti evel va daou vuguel.
Doue an Doueou a bromettas din-me
An douar a Canaan, ba d'am raç em goude.
Credit bepret en e vadelez eternel;
Ne vanço birviqen a gomz da Israël.
Me gred e teuot oll da observi fidel
E oll gourc'hemennou, memes bete mervel.
Rac-se ec'h ordrenàn breman, va bugale,
M'en devo Manasses hac e vreuric ive
O fartaj en Canaan ingal da bepini;
Rac c'hoas e tistrofot oll ur veach dezi;
C'hoas e prophetisàn dêc'h oll, aroc mervel,
Ec'h antreo ar sceptr ebars en Israël,
En ho ligne, Juda, ha ne zortio qet
Na vezo ganet nep a redimo ar bed.
Qement-mâ a zo oll articlou eus ar fez:
Sparet Doue a gomz dre va c'henou birie.
C'houi vo'n daouzec tribut a generation,
Hac a gargo an êe a venediction.

JUDA.

Ne allomp qet doueti, a drugare Doue,
E zoc'h predestinet, va zad, abars an êe.
Couraj, Profet santel; couraj, Patriarch mad:
Ho pue d'ar bed oll a vo eun exempl vad.

ISAKAR.

O Doue! va breudeur, pez desolation!

Mar marv hon tad bremâ, ompoll en abandon.
N'hor bo ta nep sicour nemet Joseph hor breur,
Hac én qercoulz ha ni zo ebars er maleur.

JACOB.

Un Doue, va mab qèz, a dle ho consoli :
Laqit hoc'h esperanç ennàn, me ho suppli ;
Qemerit-an da dad, hac ho talc'ho divlam,
Rac me ya da repos en ascre Abraham.
Adieu.:.. Ret ê mervel ha renta da Zoue
An tribut'an natur, pa ê e volonte.

ZABULON, *Mervel a ra.*

Oh! maro ê va zad !... Doue d'er pardono.
Adieu, va zad; adieu !.... En ĉe ni'n em velo.
Ret ê en ambomi qent e zevel ac'han,
Ha sònjal er voyen d'e renta en Canaan.

NEPHTALI.

Ret e vo da guenta rêi da c'hout d'ar Rone
Ez ê maro hon tad, ha goulen e gònje
D'e renta en Canaań er bez eus e dadou,
Pa en deus deziret en articl ar maro.

JOSEPH.

Observit ar silanç, me ho ped, va breuder,
Ma voalc'hin gant daelou e vizach d'am zad qer.
Oh! Patriarch santel, ar pez oc'h eus laret
A vo sur observet dre bêvar c'horn ar bed.

GAD.

Va breur, tavit ho cri ha sec'hit ho taelou,
Ha sònjomp mad penos ebars en hor c'hanvou
Ez ê calz güelloc'h demp pedi gant e ene,
Ma yêlo d'ar joayou da veuli hon Doue.

JOSEPH.

Va c'halon am c'hontraign, an natur er c'hommand.
Bremâ e ràncomp mont d'ar pales promptamant
Da gaout ouz ar Roue cònje d'e dransporti
D'an douar a Ganaan evit en entêri.

Ho c'heui oll, va breudeur, entrezoc'h m'ho suppli,
Digassit an ezanç çvit en amboni.

DAN. Josèph a zorti.

Demp-ta de ambomi hon tad, va breudeur gêz,
Enn tad qer vertuzus, eun tad leun a fornes;
Rac pa è êt Joseph da bales ar Roue,
Ne zaleo qet pell da zistrèi adare.

Monç a reont da brepari oll evit ambomi e zad.

## PÊVARZECVET DIALOG.

Joseph a antre er pales dre eur c'hoste;
Pharaon ha Putiphar dre eun all.

Joseph d'ar Roue:

Monarc ar Rouane, êru oun ho pete,
Cargnet a velconi hac a c'hlac'har ive,
Da c'houlen humblamant, mar be ho polonte,
Eur c'hrag particulier digant ho Majeste.

PHARAON.

Joseph, va Gouarner, êru mat raveet;
Mes petra a zo caus ma oc'h qer chagrinet?
E mâ en ho servich qement a hossedân;
Disposit diouzôn en ho tezir bremân.

JOSEPH.

Oh! maro ê va zad, va Frinç ha va Roue:
Ze am gra qer mantret hac a doubli va ene,
Va c'hôuviet en deus en articl ar maro
D'e renta en Canaan er be eus e dadou;
Ma ôn deut da c'houlen digant ho Majeste
Ha c'houi a bermetfe din-me ar faveur-ze.

PHARAON.

Joseph, va güir vignon, dre ho fidelite,
Me n'ho refusin qet en eun dra evelse.
Transportit corf ho tad ellec'h oc'h eus choazet,
Mes tachit da zistrêi buanna ma elfet,

Rac ho presanç a zo necesser em pales:
Ne gavàn mann grêt mat nemet dre hoc'h adres.

JOSEPH.

Ho madelez, va Frinç, a ra dèc'h credi za,
Ha nonpas va zervich na va fidelite;
Mes en amzer da zont, moyenant graç Doue,
Me dacbo da renta contant ho Majeste.

PHARAON.

Va frincet ha va suit, ret ê accompagni
Joseph hac e vreudeur, da vont da eutêrj
O zad a zo maro, gant pep solemnite:
Ret ê o asista ebars er veach-se.
Ha c'houi, prudant Joseph, uzit eus ho fornes,
Ha beit exempl vad d'ho preudeur assambles;
Rac hac ho pe scuillet eur môr eus a zaelou,
Ne zervicho netra d'eu nep a zo maro.

JOSEPH.

Güir ê ze, va Roue; mes divoeret eun tad
A voa qer vertuzus, qer prudant ha qer mad,
Qementse zo sansipl d'eur galon qen tener:
N'ouffen caout re a gueuz birviqen d'am zad qer.

PUTIPHAR.

Gouzout a ràn, va mab, penos en eur seurt cas
Pa gollomp hor c'herent hon eus atao queuz bras;
Mes ar maro a zo eun dra a zo certen;
Allas! vit gout an heur nê en pouvoar nep'den.
Ha c'houi, va mab Joseph, m'ho ped, n'em gonsolet:
Grit pedi gant ho tad, pà e zê decedet.

Mont a reont da gaout ar re-all. Azer a deo arec.

---

*PEMZECVET DIALOG.*

AZER.

Êru ê ar Roue eu e habit rôyal,
E brincet hac e suit ebars eu general.
Sortiit, va breudeur, buanna ma elfet,

Ma zaimp oll assambles da en diguemeret.

BENJAMIN. *Ar Roue a antre.*

Salud dêc'h, va Roue, d'ho suît ha d'ho Princet,
Deurvezit credi mat omp dêc'h calz oblijet ;
Poaniet omp oll, va Frinç, dre' zoc'h en em jenet
Da zont betec amâ balamour d'hor sujet.

PHARAON.

Ho cloar ê a glascân, ha nonpas va hini.
Harça, va mignonet, ret ê' n'em gonsoli,
Ha credi en deus grêt eur veach, ho tad qer,
Hac a rànqimp ive hon-unan da ober,
Rac-se, grit dilijanç, ma partifomp ac'hann,
Rac n'en dê qet êzet en renta en Canaan.

RUBEN.

Prest omp oll, va Roue. Va breuder, qemeret
Ganén hon tad santel gant enor ha respet,
Hac bastomp gant prudanç da vont mad evellen,
Evit ma listreimp hep dale da Gessen.

*Douguen a reont ar c'horf gant ar brassa respet.*

AN ÆL GABRIEL *a gân :*

Meulomp a vouez huel, Doue, crouer an ée,
Ælet, Cherubinet, Vertuz, Principote,
Trôn, Domination, goureomp hor moueziou,
Da renta da Zoue melodi ha graçou.
Hit, speret evurus, d'al lymbou da repos,
En ascre Abraham, qent mont d'ar Barados.
Condaonet ê Adam hac e bosterite :
Rànqout rint chom eno qen a deuy Mab Doue.

*Sortial a reont.*

---

## *C'HOBZECVET DIALOG.*

## MARO JOSEPH.

JOSEPH, *clàn bras var e voele :*

Va breudeur, va ligne, ha va daou grouadur,
Êru ê ar vecb-màn an heur, me en assur,
Ma rànqin renta cont da Grouer ar stered.

Eus an actionou mat ha fall à meus grèt,
Dre ze en ho pedàn breman, var va maro,
Da renta va esqern er be eus va zadou,
Goude laqat va c'horf, en istant ma varvin,
En eur he en Ejypt, evit e gonsumin.
C'hoas en ho supplian, abers ar güir Doue,
Da vea humbl ha douç an eil ouz eguile,
Ha da vea exempl d'an oll penuou tieg,
Rac pep tad a famill a dle ar vad prezeg.
Tri dra a dle atao an tad d'e vugale:
Ar bevaüç da guenta, eme'n Autrou-Doue;
An education, herves ar galite,
Hac ar gorrection zo necesser ive.
C'hoas, qent eguet mervel, ho supplian ouspen
Da vea constant, ferm, ebars en ho lezen,
Ha ne zezepit qet emesq ar bayanet,
Pe en ho fentint prest da vea idolatret.
Cetu divea tra a recommandàn dec'h:
Adieu en general.... Me a ya diganec'h.

ZABULON.

N'ho cavàn qet, va breur, disposet d'ar maro:
Goal glàn oc'h, evit güir, mes se a dremeno.
Va zad a voa bevet seiz vloas ha seiz-ugueut,
Ha c'hoas n'em ebate nebon gant e guerent.

JOSEPH.

Allas! Simeon qèz, ebars en articl-se
È ret mat bea prest pa gommand un Doue.
Dec vloas ha cant a zo abaoe m'on er bed-mâ,
Hac e cavàn è poent breman din finissa.

LEVI.

Courai! va breur Joseph; ne zônjit qet en ze:
Calz a dud a ve clàn hac a deu yac'h goude.
N'hon eus chef nemedoc'h evit dont d'hor zouten;
Ma varvit diganemp, e zomp oll diberc'hen.

JOSEPH.

Doue, va breudeur qèz, a dle ho consoli;
Daqit hoc'h esperanç ennàn, me ho suppli.
Evidòn me a ya dre c'hraç e Vajeste
Da güittat ar bed-màn hac e voudanite.

JUDA. *Merval a ra Joseph.*

Oh! cetu-én maro, pe en e bassion.
Roit demp, va Doue, ho consolation:
Chommet omp ar vech-màn var ar bed hep perc'hen;
Pa-é maro Joseph, e zomp oll hep souten.

ISAKAR.

Allas! maro è sur, ni ell el lavaret;
Ret è en ambomi gent ma vo entèret.
En em zicouromp oll d'ober ar fonction
Gant respet ha prudanç, ha veneration.

ZABULON.

Maro è protectour Israël, vit certen,
Chef an daouzec tribut ha men-post hon lezen.
Allas! bremà'r Roue, pa è maro Joseph,
Ne vo mui evidomp ar pez m'oa vit hor chef.

NEPHTALI.

Ret è demp gouscoude moet bete Pharaon,
Evit annonç deàn hon desolation;
Rac m'entèromp Joseph hep en avertissa,
Ne gredfomp birviqen en em disqeus dezà.

AN HEROD *a zeu hac a embann :*

Pobl demenz an Ejypt, cetu Joseph maro!
Eur Prinç leun a vertu, ha güir salver ar vrò.
E actionou caer oc'h oblij oll bremàn
Da zont, bian ha bras, da gaoüt güir gueus deàn.
Dre c'hraç an doue Mars e voa bepret fidel,
Ha courajus meurbet atao bars er brezel :
Ne voa nac aoun, na spont peintet var e visach,
Victorius voamp oll dre vertu e gourach.
Mes cetu an haros en deiz-màn decedet:

Casset vo da Gessen vit bea entêret.
Entre un heur ha diou e zê bet decedet:
Embêr da nôs e vo gant pomp bras entêret.

GAD. *Sortial a-ra.*

Ha c'houi glêv an Herod dre ruyou Babilon,
Oc'h embann marv Joseph, dre urzou Pharaon?
Daoust ha ni a ello bremàn bea caret
Evel ma voamp aroc dre amâu enoret?

DAN.

Ret è n'em resina da volonte an êe,
Ha recev gant respet oll eus a zorn Doue.
Demp-ta modestamant da entêri Joseph,
Gant ar respet brassa, rac én è voa hor chef.

AZER.

Adieu, breur vertùzus, qen a vo el lymbou!
Eno, gant graç Doue, eun de ni n'em velo.
C'houi a zo delivret a boanniou ar bed-mâ,
Ha ni ne ouzomp qet pe da heur finissa.

BENJAMIN.

Ze a zo artêtet en decrejou Doue.
Rentomp ar c'horf santel, va breudeur, en e ve:
Adieu-ta, Joseph qêz, p'è ret dispartia:
Adieu c'hoas, ha graç demp d'en em velet er jos.

AN ÆLET *a gân:*

Joseph, den vertuzus, deut ganemp d'al lymbou
Bremàn da reposi en ascre ho tadou.
Eno ec'h antreo an oll dud just ha mad,
Da c'hortos Mab Doue da zont d'o redimat.
Ho corf chast ha santel, pa vezo entêret,
A chommo en douar qen a vo fin ar bed;
Ha pa deuy an Ælet da zon an trompillou,
Dre urz Doue neuze oll a ressuscito.

FIN TRAJEDI JACOB.

# TRAJEDI

## MOYSES,

### LEZENNOUR AN HEBREANET,

REIZET GANT A. L. M. LÉDAN.



E MONTROULEZ,
E ty LÉDAN, Impr.-Libr., e traòn ru ar Vur.
1850.

# D'AL LENNER.

**S**ÔNJET hon eus, evit ar gûella, laqat antren er memes levr-mân, TRAJEDI MOYSES, evel eur suit naturel demeus a Drajedi Jacob.

Moyses a c'henas en douar Gessen, er bloavez 1571, qent gulnivelez hor Zalver Jesus-Christ. E dad a' hanvet Amram, hac e vam a hanvet Jocabed.

Er Prolog qenta e vezo lennet en bêr langach fuez an den venerabl-mân, hac en Drajedi en oll detaill.

Credi a reomp e vezo ive lennet gant calz a joa er famillou christen eus a Vreiz.

A. LÉDAN.



*Propriété.*

# PERSONNACHOU.

| | |
|---|---|
| Putiphar. | Moyses. |
| Ar C'henta Anchantour. | Jathro, Madianit. |
| An Eil Anchantour. | Sephora. |
| Ar Someiller, | Doue, |
| An Herod. | Aaron, Bêleg-Bras ha breur Moyses. |
| An Archer. | Caleb, |
| Ar C'henta Paj. | Henri, |
| An Eil Paj. | Phine, |
| Ar Roue Pharaon, | Core. |
| Simeon, | Datan, |
| Levi, | Abiron. |
| Juda, | Nadab. |
| Isakar. | Abiel. |
| Zabulon. | Eul Labourer. |
| Nephtali, | An Æl Gabriel. |
| Dan. | An Æl Raphaël. |
| Ruben, | Josue. |
| Gad, | Amelec. |
| Azer, | Eur Blasfamatour. |
| Benjamin. | Rivoal. |
| Manasses, mab da Joseph. | Eur Juif, |
| Ar Gueuta Amieguez. | Baal. |
| An Eil Amieguez. | Ar Profet, |
| Greg Juda. | Balaam. |
| Jocabed, mam da Voyses. | Eun Azenes. |
| Mari, he merc'h. | Eur Fals-Profet, |
| Ar Brinces. | Hebreanat. |
| Ar Guenta Domezel. | Ejyptianat, |
| An Eilvat Domezel, | |

## QENTA PROLOG.

Compagnunez santel, tud vrao, gloar an douar,
Bremàn e meus dezir da zisclèry an histoar,
Moyenant ma vezo agreapl d'ho craçou
Presta attantion eun nebeut d'hor c'homzou.
Nemet ho madelez a deuy d'am excusi,
E zòn sur re hardi dont d'en em avanci,
Dre ne meus bet nemeur frecantet ar Musou,
Zo ret da anaout mat evit disclèry versiou.
Me a zisclèryo dèc'h en nebeut a amzer,
Gant sicour ar Verc'hez, mar ro dìn al lumier;
Rac ezom bras a meus da vea sicouret,
Allas! dre ma e meus goal nebeut studiet.
Drindet santel! m'ho ped eus a greiz va c'halon
Da rêi din sclêrijen er seurt occasion,
Ma ello va speret recita, gant ho craç,
Ar vuez admirapl demeus ar Profet-Bras.
Me a zisclèryo dèc'h an histor var e het:
Mar bec'h attantif mat da zelaou, a clêfet
An Histor ha Buez ar Profet Moyses.
Remerqit-hi ervat, m'ho ped, compagnunez:
An Histor-màn pini hon eus antreprenet,
Zo el Lezen Ancien, evit m'a ententet,
Evel oc'h eus clêvet, e voa ret observi
En amzer Moyses, var menez Sinai.
Moyses voa caret calz meurbet gant Doue,
Ha meritout a rê dre e humilite

Qent ma voe Moyses deuet ver an douar,
E voa pobl Israël he captif ha barbar,
Hac e teu Pharaon neuze da gonclui
Da glasc pep seurt moyen vit e bersecuti.
Lavarat a rêt dê gant er prinç Putiphar
Bolonte Pharaon, an tirant-se barbar.
Harça, estranjourien, evit ma ententet,
Bolonte ar Roue bac' iva e Brincet:
Determinet en deus e rânqec'h labouret,
Hep na vo den exant a guement vo en oad;
Ha mar lavarit guer ho po sur queuz, sivoaz,
Rac labourat a reot, pe bo po tohou bas:
Entre teir escouaden e veot oll laqet,
Ha gant officerien 'e veot commandet.
Eur millier eus a deil a rânc peb escouaden
Do fournissa bemda, pe' vo torret e fenn.
Ma laveront-hi oll : Pebes calamite!
Mes ret mot ê senti, pa ê content Doue.
Neuze' teu Pharaon, e Brincet, tud e dy,
Da vale, da bourmen, vit en em recrei.
Lavaret a eure n'oa qet bet qer contant
Evel ma voa neuze, graç d'e oll dud vaillant.
Mont e ra mat an traou, herves ma er cièvân,
Na zeus den rebelant d'ar pez a ordrenâu,
Nemet raç an ifern a zo deut a Gessen;
Mes', fe e Pharaon, me deuy oute a benn;
Evel al louzou fall en oll e c'hoarveont.
Seulvui en o c'hoenner, seulvui e tivoanont.
Inutil e poanniont; na zôn en appesi:
Caer o deus labourat, ret ê persecuti.
Dre ze, sônjit penos e vo-ta grêt onte;
Rac mar chomont en peoc'h, e vo brezel gante.
Rêi e ra ar Roue eur setanç goal gruel:
En em rezolvi ro d'o laqat da vervel.
Lavarat zo deàn gant calz anchontourien,
O deus cavet an tu de zont oute abenn.

Ordrenit, vo Rone, d'an emjeguezet
Laza'n Hebreanet, dre ma veont ganet.
Mar grit extermina an oll bugale mâl,
E vo sur-venjet mat ho Majeste royel.
N'en dê qet necesser, vo Frinç ha va Rone,
E varvfe ar merc'hed demeus a raç Hebre.
Bremâ-zouden vatan, ordrenit, vo Roue,
Ma vo prest en peb lec'h embannet qementse:
Neuze e vo güelet hac int e rayo penn
Da zont d'en em glêvet coulz ha d'en em guelen.
Gouezit ervat, Breizis, penos er Pharaon
A voa d'an empoent-mân en Ejypt var en tron,
Ne voa qet er memes vel en amzer Joseph;
Rac pa verv eur roue e ve chenchet a chef.
N'int qet atao hanval an eil ouz egile:
Fall pe vad e veont r se zepaut ouz Done.
Ar c'henta a voa mad; an eil a voa mechant,
Injust ha colerns; enfin, eur güir tirant.
Anfin, Compagnunez, me ya da finissa.
Eus e greiz va c'halon me ho trugareca
Da vea prestet dèn eun attention parfet;
Ha mar dòn bet re hir, m'ho ped, va excuzet.
Mar a meus ho seuizet ho dalc'het calz re'bell,
Qenta huni e deuy, a zònj din, a rèi voell.
Evit ar Prolog-mân da vea èchuet,
Ar a'haera oc'h eus c'hoas, mignonet, da glêvet

Sortiaf a re.



# TRAJEDI MOYSES.

## ACT QENTA.

### QENTA DIALOG.

AN EIL PHARAON *hac e oll suit.*

PHARAON.

NE gredàn qet e ve assur var an douar
Un den qen opulant na qen carguet a c'hloar
Evel ma òn bremàn, dre ma òn curunet
Roue ha Souveren d'an Ejyptianet.
Me ràuc bea trec'hour d'ar bed universel,
Dre gaer pe otramant, dre rigor ar brezel,
Er Sud hac el Levant, hac er Septantrion,
E rànqer adori hano bras Pharaon.
Rac-se bremâ, Princet, pa ê stardet va zron,
Me ya da gommandi da guement nation
Zo dindan va urzou ha domination,
Da renta peb homach ha peb soumission
Din-me, dre m'hon hanvet Roue Bras Pharaon,
Ha ma òn pourveet demeus ar c'haera tron.
C'hoas e ràncont renta en oll d'hon doueou
Ar c'hult hac an enor, dindan boan a varo,
Gravi var an arc'haat va hano, va armou,
Qercoulz en Babilon evel er brovinçou;
Ha pa em bo brezel, Princ puissant Putiphar,
C'houi vo va General var vôr ha var douar.

Mar bezit fidel dìn, courajus ha vaillant,
Me ho recompanço, n'ho pe nep nec'hamant.
Mes va daou anchantour ha va divinerien
A ràne rêi cuzul dìo ha donet d'am c'helen
En afferou civil qeroouls hac er brezel,
En armeou, pa ver en danjer da vervel.
Bezit oll tud vaillant ganeme en arme,
Ha m'ho recompanço gant jenerosite.

PUTIPHAR.

Credit parfetamant, va Frinç ha va Roue,
E zêo consacret dêc'h va c'horf ha va ene.
Me a varvse joaüs da venteni ho cloar,
Hac ober dêc'h rena var vôr ha var douar.
Ia, Prinç jenerus, ha pa ho p'o brezel,
Disclêryit-hi bardi d'oc'h enemiet marvel;
Ha me zisqeulo dêc'h va intripidite,
Va nerz ha va c'houraj, diodan boan va bue.

AR C'HENTA DIVINER

Monarc universel, credit parfetamant
Ne meus qet nebeutoc'h dezir d'ober hoc'hoant,
Da beodiga va goad evit souten ho cloar,
Ha d'ober dêc'h command veteun deo hep e bar.
Me a meus servichet ho predecessoret;
En o gloar me a voa eur peul-post cimantet;
Hac eo amzer da zont e credàn, va Roue,
Ne rin qet nebeutoc'h evit ho Majeste.

AN EIL DIVINER

Ne gredàn qet e ve en Ejypt, er Syri,
A ouffe va c'helen da gomposi maji;
Hac hep dale nemeur e velot, va Roue,
Ha me a lavar dêc'h pe gaou pe güirione.
Oh! nan, ne gredàn qet, p'em be antreprenet,
Ne gontfen er môr bras an nombr eus ar pesqet,
Ha qercoulz ar stered ebars ar firmamant.

Sir, beit dizourci : sur oc'h a dud vaillant.

An Someiller.

Evel unan, va Frinç, eus ho tomistiqet,
Me offr d'ho curunen ha d'ho sceptr va respet;
Ha mar chomàn nemeur Someiller en pales,
Me a rai dèc'h anaout va nerz ha va adres.

An Heroz.

Qen alies a vech, va Frinç ha va Roue,
E meus-me exposet evidoc'h va bue,
Da zisclêria'r brezel d'ho prassa enemi,
Pa deue ho Majeste royal da gommandi.

An Archer.

Mar deus den criminal enep d'ho Majeste,
Grit din-me en anaout, va Frinç ha va Roue,
Ha ma ellàn stlepel va zorn var e golier,
Abars nebeut amzer m'en rento prisonier.

Ar C'henta Paj.

Vel unan ho Pajet, va Frinç ha va Roue,
Güell ve ganén mil güech angaji va bue
Evit avanç ho cloar dre bèvar c'horn arbed,
Dreist an oll rouane, rac meritout a ret.

An Eil Paj.

Estimout a rit-u òn-me lach? va Roue,
Me garfe bea prest d'ezposi va bue;
Ha mar qerit memes m'en em sacrifio
Pa vezo ret, va Frinç, da rigor ar maro,
Evit prouvi ervat d'ho Majeste royal,
Da exalti ho cloar, me a varvfe ractal.

Pharaon.

Parbleur! va zud vaillant, me a ell ho credi;
Mar dè güir qementse, me ell bea hardi.
Ha pa ve an ifern em enep animet,
Mar beit fidel din, me a rêno-bepret.
Recompanci a rin ho jenerosite
Hac ho servich, Princet, dindan boan d'am bue,

Mes, comzomp eun nebeut, qent eguet finissa,
Eus an Hebreanet zo peñ zo er vrô-mâ.
En donar a Gessen ez int etablisset,
Didaill, hep nep tribut, evel vacabonet.
Drę ze e meus dezir da glèvet, va Frincet,
Ho resolution gant eves bras meurbet.

PUTIPHAR.

Ho predecessoret, va Frinç ha va Roue,
A enore meurbet an nation Hebre,
Balamour da eur Prinç a voa Joseph banvet,
Pini voa Hebrean ha vertuzus meurbet.
Dre e guzuliou fur e zeo bet reveret
Ar Roue Pharaon dre bêvar c'horn ar bed.

AR C'HENTA DIVINER.

Güir ê, Joseph a voa eun den eus a verit:
Commandet en deus demp partout dre an Ejypt;
Mes bremâ, p'è maro, ne qet, me a gred mat,
E ve grêt noble raç, gout a rit se ervat.
Ouspen ma int onrsien, gant o faciantet
En em rezolvint prest da vea mutinet;
Ha pa felvo goude d'ar Roue o flega,
En em revoltint oll hac e vint mestr amâ.
Sònjit hepqen penos en em vultiplñont!
Carguet è ar vrô oll eus an dud divergont;
Rac en ty distera e cafec'h daouzec mab,
A zo capapl, a fèi, ouzomp da ober goab.
Nan, credit ac'hanòn: pêvar Ejyptian
Ne deufent qet abenn demeus eun Hebrean.
Dre ze, sònjit ervat, qeit a ma oc'h abret,
D'o renji d'ar rêson, pe e veot tromplet.

PHARAON.

Palijarnimarnaòn, güir ê a leveret:
Ret e vo laqat urz etouez ar friponet.
Rac-se, Anchantourien, sònjit en ho speret
Petra' rànqer ober enep ar forbaset.

AR C'HENTA ANCHANTOUR.

Ao naturalistet a rapport, va Roue,
Seul-vrassoc'h ê ar boan, seul-nebeutoc'h ligne;
Rac ar c'horfou diseuis a anjandr famill vras.
Mes, permetit, va Prinç, ma lavarin dêc'h e'hoas:
Ret' ve o zrêti oll evel a veritont;
Mar plij d'ho Majeste, eetu aze va c'hont.

PHARAON.

Hoc'h avis, Anchantour, a dranch an affer crac;
Mes ret ê invanti eur finesse benac,
Hac ober d'am goardou mont d'o foursu bemde,
Rac, fe a Pharaon, ne vânqiu qet dêze.

AN EIL ANCHANTOUR.

Be oc'h eus, va Roue, nombr a edifiçou
Ebars en Babiloo ha dre ar fobourgou :
Grit dê ober têolou bemde iocessamant,
Ha roit dê o boued bepqen vit pêamant,
Hac e velot souden, dindan boan va bue,
E timinuo calz an nombr eus aneze.

PHARAON.

Putiphar, va mignoo, mar be bo polonte,
Evit va oblija, beillit mat varneze:
Qemerit archerrien ha tud en ho souèt,
Ha m'ho recompanço eus ar boan ho po bet.

PUTIPHAR.

Qement a gommandit, mar chomân en bue,
M'er grai gant calz a joa, va Prinç ha va Roue;
Mes reglit din ar pris da rêi da bepini,
Hac ec'h ellot bea neuze sur disouci.

PHARAON.

C'hoec'h goennec da bep deo ê ar pris arrêtet
Gant an oll Rouane da rêi d'an esclavet.
Roit dê qementse; michanç contant e viut,
Ha grit dê labourat betec oll ma crevint;
Rac me a dou bemde dre sceptr a Vabilon,

Foeltr biqen dioute u'em bo compassion.
Herod ha Someiller, ha c'houi ive, Archer,
Hit da zicour ar Prinç ebars en e affer.

PUTIPHAR. *Sortial a ra.*

Gout a rit mat, Archer, penos e zòn carguet
Gant ar Roue memes, eus an Hebreanet;
Dre ze, bit-bu, va zud, d'ar guær eus a Gessen,
Ha dre an oll ruyou criit var boes ho penn,
Ha lavarit dêze dont d'am c'haout d'am pales,
Eus a bers ar Roue. Bit-ta, va mignon qèz.

AN ARCHER.

Me a rai, autrou Prinç, ar pez a gommandot,
Ha ma ne deunnt qet, ne vo qet eus va fot;
Hac ec'h assuràn dêc'h penos ne vànqin qet
Da deuler mat an dorn var ar seurt cànfartet.

---

## *EILVET DIALOG.*

AN ARCHER *a gri dre ar ruyou:*

Clèvit, Hebreanet: Eus abers ar Roue
E meus commandamant da zonet ho pete,
Da odreni dêc'h oll hasta d'en em gavet
En pales Putiphar, mes n'oun qet ar sujet.
Dindan boan a varo, ne dle da zen mancout;
Rac-se, hastit afo hac hit buan en rout.
No zigareit qet ouz se neb ignorànç:
Ouzoc'h oll e comzàn, coulz partabl ha noblanç.
Entre un heur ha diou en deus determinet
D'en em gaout er pales goude m'ho po leinet,
Dindan boan da vea otramant punisset:
Mar carit ho croc'hen, hastit d'en em gavet.
Me a meus grêt va c'harg, pa oc'h avertisset;
Ha mar tistroàn c'hoas, a feiz e viot nec'het.

*Cuntinui a ra e dro da gêr.*

## *Trived Dyalog.*

### An Hebreanet *assamblet.*

**Ruben.**

Va breudeur, va c'herent, cetu qêlou neve !
Me gred oc'h eus clêvet archerrieu ar Roue
Oc'h emban dre'r ruyou hásta d'en em gavet
En pales Putiphar, unan eus ar Brincet.
Qementse am zruhuill hac am gra goal nec'het,
Rac nê qet evit mat e zomp dî qemennet.

**Simeon.**

Eur chenchamant benac a gredàn sur hor bo.
Maleürus e voemp oll pa güittajomp hor brô,
Rac cetu ni amàn en creiz ar bayanet,
Tud hep fe na lezen, sperejou debordet
A enep un Doue ha qercoulz ouzomp-ni;
Mes nonobstant da ze, ê ret pacianti.

**Levi.**

Qent deliberi mano, hastomp mont ebete,
Ha ni glêvo gantàn bolonte ar Roue;
Ha diouz ma lavaro, pa golfen va bue,
Me c'hoario assur eun dio benac deze.

**Juda.**

Allaa ! va breur Levi, pa chomomp en e vrô,
È ret demp oll soubla d'ar pez a lavaro,
Hac en hano Doue observit ar silanç,
Rac e mâ ar vech-màn va speret en balanç.

**Isakar.**

Hastomp da vont da c'hout petra à lavaro :
Da un beur ê ar poent d'en em gavout eno.
Marteze n'en deus sônj nemet ebars en mat :
Anfin, ret ê senti, bac en hent n'em laqat.

❧

## Pévarvet Dialog.

Putiphar, An Herod, *etc.*, *dre eur c'hoste;*
An Hebreanet *dre eur c'hoste all.*

Putiphar.

Herod, entent a rit ordrenanç ar Roue?
Renqit prim an dud-mâ, grit eur vanden anè,
Ma qemerimp eun nombr eus ar re gapapla,
D'ober dê labourat, pe dont d'o bazata.

An Herod.

Va Frinç, me ya bremâ da ober qementse,
Hac hep dale nemeur me arrânjo anè.

*Tréi a ra ouz an Hebreanet, hac e lavar dê :*

Harça, estranjourien, evit ma entenfet
Bolonte ar Roue hac hini ar Brincet,
Determinet o deus e rancfot labourat,
Re yaouanc ha re gôs, neus fors eus a be oad,
Hac e vezoc'h pêrt a c'hoec'h goennec bemde
Hep siun gant eur c'homis, abeurs e Vajeste.

Zabulon *da Butiphar :*

Ne gredân qet, va Frinç, ne voar mat ar Roue
Penos e zomp-ni oll demeus a galite;
Rac ni voa en Canaan ar re principala,
Pa voemp qer maleurus da zonet d'ar vrô-mâ.

Putiphar.

Ne-pa zo eveldoc'h ebars en esclavach,
Ne dle qet, sònjit mat, sevel re e langach.
Teulit plè, mar qirit, petra da lavaret,
Rac aoun na deufe dêc'h bea oll bazatet.
Me ne ententân qet e rêzonfec'h var ze :
Sònjit, en ho profit, en urzou ar Roue.

Neputali.

Va Frinç, grit dinouzôn herves ho polonte,
Hac ho pezit egard ouzomp, en han' Doue!

Tud omp eus a famill hac a galite vad,
Ha ne voemp gourdroozet biscoas da labourat.

PUTIPHAR.

Divar goust ho croc'hen me laqay ho tesqi.
Alòn, Officerien, ret ê o zepari
Entre teir escouaden, m'ho po peb a hini.
Ezetoc'h e vo dêc'h donet d'o c'hommandi;
Ia, ha tenlit plê ne güemerfec'h true
En eur fêçon benac eus ar ganailles-se.
Grit dêze labourat bemde bete crevi;
Hac an nep a vànco, brevit e.izili.

AR SOMEILLER.

Va Friņç, n'ho pe morc'hed, me'm bo soign diouta:
Me rai dê labourat, en despet d'o cue.
Mes, lavarit, Autrou, qent partial d'ar guêr,
Peguemeot a labour a ràne peb den ober.

PUTIPHAR.

Ur milier a deol caer a ràne peb escouaden
Da fournissa bemde, pe foeltrit dê o fenn,
Ha laqit eves piz ma vo antier ar gont;
Rae ma vancfe unan, c'houi a ràncfe respont.
Me zistro d'ar pales da gavet ar Roue;
Rac-se grit ho tever an gil hac eguile.

AR SOMEILLER. Sortial a ra.

Me rayo, autrou Priņç, evel ma oc'h eus c'hoant,
Rac dezir bras a meus e vec'h ouzòn cootant.

AR SOMEILLER.

Herod, hit gant ho tud dre'r c'hoste-ze ractal;
Ha c'houi, Areber, bit-u ive dre eun tu-all;
Ha me a ya ive bremàn eus va c'hoste,
Mes ne espernomp qet an Hebreanet-se.

En em gaout a ra gant eur vanden Hebreanet, hac e lavar dê:

Alòo, bougreet fall, reotit ho clezeyer:
Eur seurt tud eveldoc'h n'o deveus nep affêr;
Rac nep a dle poannia evit gonit e boed,

N'eu dè qet necesser a grena e vent armet.

GAD.

O Doue, va C'hrouer, homàn è an drue!
Mont a ra va bue cazi gant va c'hleze!
Gouscoude ni zisqen eus a Batriarchet,
Hac evel qezeg omp hirio an de trètet.

AR SOMEILLER.

Lest ho contadellou hac hastit labourat.

DAN.

Ret mat è gouscoude e chenchfemp a zillad;
Rac pa deuit bremâ d'hor c'hear da vesca pri,
Nè qet gant dillat sei è e labourimp-ni.

AR SOMEILLER.

Herod, lezomp anê da vont da chench dillat.

AN HEROD.

Ia, ha greomp dè pourvei paliou mat,
Ha tranchou disocher, ha nombr a biguellou,
Evit ch'areat pri gant o c'harigueilou.

AN AACHER.

N'o devo nemet chom er guèr evit fete,
Ha donet mintin mat varare'hoaz ar beure.
Mes, caufardet, sònjit: mar rancomp ho qerc'hat,
Ni rayo dèc'h ober camejou a vo mat.

*Sortial a rezont.*

## PEMPET DIALOG.

BUGALE ISRAEL *a antre.*

RUBEN.

Houmàn è ar vizer bac ar galamite
Hon eus-ni, va breudeur! Mes Doue a fell se.
Allas! va breur Joseph, p'hou digasjoc'h amàn,
N'ho poa qet sur esper hon trètjet er guis-màn.

SIMEON.

Ne dle qet ignori, ar Pharaon neve,
Ar zervichou nombrus nac ar fidelite

En deus rentet va breur enpad e oll vue
D'ar Pharaon aroc gant generosite.

Levi.

Ia, penevetàn, daouest d'e oll buissanç,
E voa marvet gant naon, hac én hac e noblanç,
Hac evit recompanç, birio e successor
A ra demp mil outraj hac hon trêt gant horror.

Juda.

Peguen lies a zen a zervich rouane,
A gonfont o madou, n c'horf hac o bue,
Ha pa zônjit mui bea recompancet,
E tro rod ar fortun, hac a hoan oc'h sellet.

Isakar.

Ne voe Prinçer bed-màn eo devoa meritet
Evel va breur Joseph bea recompancet;
Nobstant se e velomp an tirant furius
Ouz hon renta bemde mui-ouz-mui maleürus.

Zabulon.

Ma elfemp, va breudeur, acbapi eus ac'hao,
Ha monet c'hoas ur vech da zouar Canaan,
Joaüssoc'h e souffrfemp eno captivite
Eguet gant eur barbar zo adversour d'hor fe.

Nephtali.

Ne ouffemp birviqen, balamour d'hon ligne,
En em renta d'hor brô, hep cavet hor c'hônje;
Rac mar clêfet penos e sônjomp partia,
Ne zalefet qet pell evit dont d'hon laza.

Gad.

Hac e vemp, va breudeur, en Canaan rentet,
Hor be c'hoas mil trubuill gant an habitantet.
Possedi a reont hon tyes, hor moyen,
Ha nemet dre yrezel n'hon lessent birviqen.

Dan.

Greomp-ta, va breudeur, a necessite vertu,
Ha souffromp patiant hep tamal en nep tu;

Ha pa gavo Doue bor bo aoüalc'h souffret,
Dre e c'braç infinit e vezimp delivret.

AZER.

Guir è, prometet voe goeachal d'hon tadao
E vijemp c'hoas ur vech en Canaan cheffou:
Pa è arrêtet se en pales an Driadet,
Pa zônjimp nebeuta e vimp aur delivret.

BENJAMIN.

N'en dè voas demp eta andurî paciant,
Balamour da Zoue, crueldet an tirant.
Mes en em renta prest en hon labour bremâ
A gavân a ve mat, vit tec'hel ar gonssâ.

MANASSES, *mab Joseph.*

Oh! va contret paour, pebes mal ur demp-ni!
Me zo inconsolabl, allas! dreist pepini.
Va zad a gommande d'an Ejyptianet,
Ha me a zouffr hirio abeurs ar bayanet.

*Mont a reont d'o labour.*

---

C'HOEC'HVET DIALOG.

PHARAON, PUTIPHAR, *hac è suit.*

PHARAON.

O puissant Jupiter a gommand d'an èenvou,
Ha c'houi, ô doue Mars, ebars er vatailloù!
Mes me, dre va ardor, a gommand d'an douar,
Hac a bretant marcha, bep caout nep to va far;
Biscoas ne voe rentet va sperel qer contant,
Evel e zè bremân, cabitenet vaillant,
Pa velân, dre va soign ha dre va oll studi,
Pep den en e zever oll ouz va adori.
Rac-se, Prinç Putiphar, ha c'houi, anchantourien,
C'houi evel pilierou a zo ouz va zouten,
Dalc'hit eta urz vad etouez va zoudardet,
Ma vezo va hano gaot an oll enoret,

Evit bars en Ejypt, herves sur a gredàn,
Né ceus den rebelaut d'ar pez a gommandàn,
Nemet raç infernal zo duont en Gessen,
Ne oun ba me ello dont dioute abenn.

PUTIPHAR.

C'hoarve a ra gante evel al louzaou-ont,
Seulvuia o c'hoenner, seulvui e tivoauont.
Dioug ur vreg voa frouezus en Gessen varlene,
Eus er bloa-mâ ugueut, a gred din, va Roue.
En vên en em boanyit o sônjal o zrec'hel
Dre labouriou calet, bepret int voelt pe voell;
Güelet a rêr graguez u'o deus dant en o fenn,
Nobstant da guementse, a ra eston sonden.
En eur roic muigen e veler calz aue
Hac a ve qemeret evit graguez neve.
Rac-se, sônjit penos e-vo-ta grêt var ze,
Rac mar chommer en pooc'h, hor bo brezel qute.

PHARAON en coler.

Palatatebie! qementse zo cruel:
Ret vo sônjal penos o laqat da vervel.
Rac-se, princet vaillant, bremâ va ententet:
N'oc'h eus nemet sônjal penos e vezo grêt.

AR C'HENTA ANCHANTOUR.

Ordrenit, va Roue, d'an amieguezet
M'ouga'n Hebreanet dre ma veziut ganet,
Ha delc'hel ar re gôs ebars en surete,
Hac e velfot sonden ho po fin dioute.

AN EIL ANCHANTOUR.

N'en dê qet necesser, va Prinç ha va Roue,
E varvfe ar merc'hed demeus a raç Hebre;
Mar grit extermina an oll vugale mâl,
Ec'h elfot tên baidi en ho pales royal.

PHARAON.

Mont a ràn var va zrôn bremân da gommandi
D'an amieguezet d'am urzou da zenti,

Pa deuint da willoudi graguez Hebreanet,
Taga'r vugale mâl, dre ma vezint ganet;
Mes ar merc'hed a vo dre-va urz rezervet:
Cetu va ordrenanç en ho presanç, Princet.
Scrifit, prinç Putiphar, ha me ya da sina,
Ma vo grêt d'an herod mont prest d'e bublia.

PUTIPHAR.

Selaouit al lector, va Frinç ha va Roue;
Me ya d'e lenn breman dirac ho Majeste:
« Ar Roue Pharaon, dre m'ê n'em assuret
» Eus a zislealdet calz a Hebreanet,
» Zo pignet var e drôn, hac en deus commandet
» Da guement en em mell a amieguezet,
» M'o devo da vouga ar hotret, hep nep mar,
» En heur hac en instant ma teuint var an douar.
» Mes ar merc'hed hepqen a vezo rezervet. »
Cetu aze, va Frinç, ar pez a meus scrifet.
Mar dê ho polonte, o'oc'h eun nemet sina;
Ha c'houi, mar plij ganêc'h, Princet, sinit ama.

PHARAON. *Sina a reont.*

Cetu aman, herod, eun ordrenanç neve
A rânqit publia en Babilon fete.
Rac-se lavarit franc d'ar re n'observo qet
N'o deus ezom hiqen dirazôn da zonet.

AN HEROD.

Va Frinç ha va Rone, gant pep soumission
Me ya hremâ ractal dre ruyou Babilon,
Hac a lavaro mat d'an amieguezet
Selaou hoc'h ordrenanç, ma vezo observet.

AN HEROD *a emban dre guær:*

Selaouit oll, qæris, an ordrenanç neve
Eus a hers Pharaon, ho Prinç hac ho Rone.
Commandi ra expres d'an amieguezet
A yêl da willoudi graguez Hebreanet,

M'o devo da vouga an oll bugale mâl
A deuy var an douar, hep nep digareal.
Ar merc'hed hep muiqen a vezo espernet.
Cetu, guer evit guer, qement zo en arrêt.
Grêt ê an ennecvet eus ar mis Paopbi,
Sinet gant ar Roue : rac-se sentit outi,
Ha beit soignus mat ebars en qement-màn,
Pe n'em bresantit moi birviqen dirazàn.
An nep rai e zever en devo e c'hraç vat,
Mes ar re n'er graint qet o devo bazatat.
Sortial a reont.

FIN AN ACT QENTA.

## EILVET PROLOG.

COMPAGNUNEZ saqtel, gant joa ha carante,
Abeurs an Eternel e zôn deuet hirie
Da c'houlen digandeh ûr vech c'hoas ho silanç
Da zeclam va Prolog ebars en ho presanç.
Ne vin qet importun eus ho paciantet:
Va Frolog a vo bêr; rac-se ne souizot qet.
Ar c'his a zo bepret, entre an oll Aotou,
Da zont da zeclami atao ar Prologou.
Da guenta e velot an amieguezet
O tont da rêsoni var ar memes sujet;
Ha ma a lavaront : Demp pepini d'o dy,
Ha beomp oll secret ouz hon interroji.
Neuze' teu ar Roue da douet patedle
Eo ar guaguez a vanc da urzou ar Roue,
Mes me a rânco gout penos e vo goude,
Evit n'em assuri demeus ar virione.
An tirant qen barbar a deu da gommandi
D'a oll officerien dont ountàn da zeoti.

Putiphar ha Herod, Archer ha Someiller,
A ya oll da furchal ar ruyou eur a guær,
Ha ma teu an tirant, hep cavet nep true,
Neuze souden vatan da veui ar vugale.
Putiphar inhumen, hep nep compassion,
A deuy d'executi ordrenanç Pharaon,
Hac int da lavarat : Goude ar glac'har-mâ,
Ha ni hor bo'r gouraj da ellout mui beva!
Doue da gonforto an neb o deua true
Guelet hep nep sicour beuzi hor bugale!
Va zelaouit breman, m'ho ped, compagnunez;
Remerqit Jocabed, mam brob da Voyses,
O crial : Va Doue, pez desolation
A laqit-hu birio da antren em c'halon!
Râncout teuler va mab er rivier da veuzi!
M'en laco er c'havel. Doue d'e zavetai!
Doue bras Abraham! pa lavarjoc'h anfin
Sacrifia Isaac d'ho Majeste divin,
E tigasjot eun Æl dre eur miracl hep manc
Da recoura o vue d'ar c'hrouadur yaouanc.
Nonpas ma felfe din e rafec'h, va Doue,
Da salvi va Ælic, eur miracl a neve.
Lavarat ra d'ho merc'h teurl ar c'havel en dour,
En expus d'ar maro : Doue, deut d'e zicour.
Adieu-ta, crouadur; ec'h ea da c'hloar Doue!
Ra vo grêt diouzout herves e volonte.
Lavarat ras d'e merc'h chom etal ar rivier,
Evit gout a betra e teuja e hreur qer.
Me ya, emei, ac'hanu; prest ôn da fatica:
Va c'halon bara em c'hreiz a zo prest da ranna.
Neuze, merc'h Pharaon, demezelet he zy;
A deu d'ar rivier Nil evit ea em voalc'hi.
— Petra ar buguel-hont o crial, emezi?
Me a gred emedi er rivier o veûzi.
Pedi ra gant ardor he oll demezelet
Redec d'er savetai, mar boa gante caret.

P'ho devoe sovetet ar e'hrouaduric qêz,
E redjont d'e laqat en barlen ar Brinces.
Biscoas, eme'r Brinces, aboe m'hon er bed-màn
Ne velis eur buguel qer caer evel emàn.
Ret eo, emei, ractal pourvei maguerez
Evit dont d'e vezur, ma chommo er pales.
C'hoar Moyses a voa en qichen ar rivier,
A velas ar Brinces och ober d'a breur chor:
Me a ya, va Frinces, mar plij déc'h gourc'hemen,
Da zigass maguerez amân bremâ-zouden,
A vago ar buguel gant peb fidelite:
M'eu em fiit ennôn, ma a assur déc'h se.
— Hit eta, va merc'hic, buanna ma elfet,
Ha digassit ganéc'h eur vreg fur ha parfet.
Bremâ, compagnunez, m'ho ped da ententi:
Ar vam, gouda bea e dolet da veuzi,
A deu d'e buguel prob da vea maguerez,
Dre ar charite vras a eure ar Brinces.
Goude bea maguet he buguel en he zy,
E teu hi d'e guelen evit en instrui,
Ha lavarat dean pez miracl a voa grêt
Gant ar gùir Doue beo ebars en e andret.
Goude qerqent e cass he mab qer Moyses
D'ar roue Pharaon, voa ebars ar pales.
Eur pell bras gouda zé e laz eun Ejyptian,
Pini ouz Manasses he glasc nemet pep poan;
Mes Moyses pa yas vit o dispartia,
En devoe ar maleur da zonet d'e laza.
Moyses ne felle nep seurt difficulte:
Esper en d'oa laqat an accord entreze.
An devez varlarc'h c'hoas a savas cann ive:
Benjamin, Manasses eo a rê au trein-ze.
Goulen eure oute perac a voant fachet,
Hac e ras e bossubl d'o renta mignonet.
Manasses a lavar da Voyses: entreomp
Ni en em accordo adare, pa garfomp,

Nemet dent vec'h amàn en espar hon laza,
Evël a rējoc'h dec'h d'enn Ejyptian amā,
Moyses a respont : Graç dêc'h d'en em ober
An eil hac eguile. Me a ya em affer.
Ma cléfa Pharaon, sur e ven puuisset;
Me ya da bartia, rac ne ven discul!iet.
Pa voa ta Moyses gant an hent o vonat,
Ec'h ěruas gantân messaerien dênved
A outraje merc'hed a voa o qerc'hat dour;
Moyses, hep dale, a redas d'o zicour.
Jethro, madianit, tad-caer da Voyses,
O velet e verc'het o redec assambles,
A lavaras dêze : Penos, va merc'hed qer,
Perac e tiredit qer buan-ze d'ar guêr?
— Darbet ê demp, va zad, boa bet outrajet
Gant messaerien fall a zo en em gavet
En qichen ar feunteun, pa voamp o qerc'hat dour;
Mes eun Ejyptian a zo deut d'hon zicour.
En em laqet ê bet diouc'h-tu eus hor c'hoste,
Ha forcet an dud fall da scarzat ac'hane.
Anfin, compagnunez, me ya da finssa,
Rac pell zo e comzân, ha c'houi elfe scuiza.
Dalc'hit sònj mat er pez a meus dêc'h lavaret,
M'ho suppli humblamant, ma vezin excuzet.

FIN AN EILVET PROLOG.



# *ACT III.*

## *Qenta Dialog.*

Diou Amieguez *a antre.*

Ar Guenta Amieguez.

Deiz mat déc'h, va c'hommer. Cetu'r c'hêlou neve!
Ha c'houi glêvas biscoas comz a seurt rouane?
Commandi a ra demp mouga hor bugale!...
Ret e ve goal barbar da ordren ober ze!

An Eil Amieguez.

Mar be ze commandet, greomp ar finesse:
N'hor bo nemet laqat eur vreg eus an Hebre
Da receo'r vugale, pa vint prest da c'henel;
Evelse e trompimp ar Pharaon cruel,
Hac hor bo praticou evel qent ha goude,
Rac eun horrol ve demp distruj hor bugale.

Ar Guenta Amieguez.

Hoc'h avis, va c'hommer, a gavân deread,
Rac an Hebreanet zo oll tud a feiz vad;
Hac e ve indign demp o renta maleürus,
Var digare senti da urzou horrerus.

An Eil Amieguez.

N'en dê voas demp eta mont pepini d'e dy;
Ha mar gra ar Roue dont d'hon interroji,
Respontomp hardimant n'en em emellomp qet
Eus a c'braguez Hebre, int amieguezet,
Hac ec'h ouzont brao bras receo o bugale:
Mes ret ê bea sioul ebars en qementse;
Rac an distêra tra e vemp-ni soupçonet,
Gant ar c'bruel Pharaon e vemp prest punisset.

Sortial a reont

---

## *Eilvet Dialog.*

### Pharaon *hac e suit.*

Pharaon.

Palajarnimorsaôn, va zod ha va Friucet,
Ma ne zòn ar vech-mâ sansiblamant touchet,
Pa deuàn da zònjal penos e ve gragne
A dransgres da guenta o1drenanç o Roue!
Gouzout a rit ervat em boa grêt publia
Gant an Herod memes dre ruyou ar guær-mâ
Ma teujet da vouga oll vugale Hebre;
Mes an amieguezet o deus grêt goab var ze.
Dre ze e meus sònjet bea deut d'ho cavet,
Qent en em dransporti na bea n'em fachet;
Rac estranch e cavàn penos e ve gragne
A fell dê rebeli enep d'am bolonte.

Putiphar.

Ar sex a zo frajil, allas! re alies,
Hac eo ret excusi dê o scànvadurez.
Clasqit eur voyen all, mar be ho polonte,
Evit extermina ar raç disleal-ze.

Ar C'henta Anchantour.

Pa ê bo polonte, va Frinç, en em venji
Eus ar raç milliguet a zo eus ho nec'hi,
Qemennit Putiphar hac e officerien,
Ha grit dêze beuzi an oll grouadurien,
Hac ordrenit dêze o zeuler er rivier,
Hac e velot ar fin diouz se en bêr amzer.

An Eil Anchantour.

Sir, me gred e ve mat e lacfac'h diguemen
An amieguezet amàn bremâ-zouden,
M'ho po ar blijadur da glêvet o rêson
Qent eguet carga den d'ober punition.

PHARAON.

Parbleur, ze a zo mat; hit-u prest, va Fajet,
D'o diguemenni aman, buanna ma elfet.

AR G'HENTA PAJ.

Me a ya, va Roue, buanna ma ellin:
Ne zalein nemeur, nebon, na zistroin:
Me a lavaro dê ebars en bêr gomzou
Senti hep mic namac d'hoc'h oll ordrenançou.

PHARAON. *Sortial a ra.*

Ret e vo dêc'h remerc, mar pij ganêc'h, Princet,
Petra a responti pa vint interrojet;
Rac ar struilliennou-ze, evit gûin pe arc'hant
O deus grêt, a gredân, foei d'am c'hommandamant.

*An Amieguezet a zaire, ha Pharaon a guntiun.*

Penos, loudouzennet, amieguezet dall,
Ober a rit-hu goab eus va urzou royal?
Mes, palejarnibie! m'ho trêto, m'en assur,
Pa zo bremân amân d'ober dêc'h hea fur.
Gouzout a rit ervat e meus grêt publia
Gant eun Herod memes, dre ruyou ar guear-mâ,
M'ho pije da vouga oll bugale Hebre;
Mes, herves a velân, oc'h eus grêt goab var ze.

AR GUENTA AMIEGUEZ.

Majeste souveren var an oll Rouane,
Mar prizit va zelaou, me responto var ze.
Ma ne meus observet hoc'h urzou redoutabl,
N'en dôn en nep fêçon, va Friuç, nep tam coupabl.

AN EIL AMIEGUEZ.

Me assur dêc'h, va Friuç, amâ gant gûirione,
Ne zeomp qet a grean vardro graguez Hebre:
Oll ec'h ouzont braç bras receo o hugale;
N'hon eus, m'en assur dêc'h, nep seurt commerç gante.

PHARAON.

Alòn! en em dennit buan eus va fresanç...

*Sortial a reont, ha Pharaon en em adresa da Putiphar.*

Ha c'houi, prinç Putipbar, a râne dre violanç

Mont da zouar Gessen gant hoc'h officerien,
Da stlapout er rivier an oll gwnadurien.
Poent ê demp alafin ajissa evelse,
Ma chommimp en repos an eil hac eguile.

PUTIPHAR.

Contit mat varnôn-me, va Prinç ha va Roue,
Ha bezit sur certeo eus va fidelite.
Va oll blijadur ê, coulz ha va oll merit,
Ho quelet qer puissant, rac meritout a rit.
Rac-se, va Souveren, o qemer va c'hônje,
Me c'boulen mil excus digant ho Majeste.
Me a red da Gessen, ba qent ma listroun
Ne chommo nep buguel da veuzi ne laqin.

PHARAON.

Hit eta, Putiphar, va mignon ar güella;
Grit se gant diljaoç evit va oblija,
Ha m'ho recompanço daus ho fidelite,
Gant eun dorn liberal, ha rêsonabl ê ze.

Sortial a ra.

---

## TRIVET DIALOG.

PUTIPHAR, AR SOMEILLER, AN HERAOD, AN ARCHER.

PUTIPHAR.

Gont a rit, va goardou, ordrenanç Pharaon;
Ret ve bea cruel ha nebeut a galon
Da laqat en effet ba da executi
Tenor an ordrenanç : gout a rit anezi.

AR SOMEILLER.

Ni a rai, autrou Prinç, ar pez a gommandet;
Ret ê coll conscianç ha bea vel tigret.
Qement a ordrener eus abers ar Roue,
A dle bea beuillet gant pep fidelite.

AN HERODD.

Bremâ-zouden vatan, e velot, autrou Prinç,

Ho Herod ec'h antren ebars en creiz al linç,
Da forchal an tyes ouz an Hebreanet.
Ha teurl o bugale da voeta d'ar pesqet.

AN ARCHER.

Ne rin qet nebeutoc'h, credit, prinç Putiphar :
Va nerz a zo terrubl, ha va c'houraj impar:
Stlapomp en rivier Nil gant bast o bugale ;
Ellout a rint eno eva peb a vanne.

PUTIPHAR.

Parbleur, va mignonet, ho comzou a blijdin ;
Me bedo ar Roue dont da recompancin
Ar boan a guemerit hac hoc'h oboissanç;
Mes bit dre bep a ru, rac poent bras ê commanç.
Sellit mat crec'h ha traôn en qement ma zeet;
Ne bardonit hini, pe am disoblijet,
Ha me a chom amàn en qichen ar rivier,
Da c'hout hac én a ra pepini e zever.

Mont a reont dre guær, hac a cavont bugale.

AN ARCHER *da eur buguel:*

Deut eta, impocrit, var boez eus ho quchen ;
En creiz fonç ar rivier e yèloc'h var ho penn.
Pa gommand ar Roue, eo ret oboissa:
Alòn eta, saillit en Nil ; eno ellot eva.

AN HEROD.

Alòn-te, canailles, deut da voalc'hi ho coug,
Hac e vezot exant da vervel ouz ar groug.
Ar Roue a gommand ; alòn, saillit en Nil,
Ha lèzit ho cojou coulz evel ho pabill.

GREG RUBEN, *én disesper, a gri aboes penn :*

Fors var ar bourrevien ! lest ganén va buguel:
Biscoas va ælic paour ne veritas mervel.
Stlap gentoc'h da goler ha da oll grueldet
Var ar vam maleürus é deveus er ganet.

AN ARCHER.

Discroguit diouzòn hac bit-hu da gousqet,

Pe m'ho traillo amàn hep nep truez ebet.
Ar Roue a ordren beuzi ho pugale;
Ha c'honi, ma ne davit, a yêl d'o heuill ive.

PUTIPHAR.

Lest ar vreg desolet da voela d'e buguel;
Va-unan e meus poan p'o güelàn o vervel,
Demp da gaout ar Roue, ha lavaromp deàn
Eo bet executet e oll urzou bremàn. *Sortial a reont.*

GREG JUDA.

O Doue Eternel! penevert na bec'hfen,
Eus a voad va buguel venjanç sur a deufen.
Ranna ra va c'halon p'er güelàn o veuzi,
Ha c'hoas ne allàn qet essât e zavetai! *Sortial a ra.*

---

PÉVARVET DIALOG.

BUGALE ISRAEL *oll assamblés.*

Doue bras Abraham, goude ar glac'har-mâ,
Ha ni'r bo ar gouraj da ellout c'hoas beva!
Doue da gonsolo tad ha mam a rànçe
Güelet hep nep sicour beuzi o bugale.

SIMEON.

O Doue! va breudeur, na cruella urzou!
Màleur d'an tirantet a gommand d'ar bobliou,
Mar eu em zervichont eus o otorite
Evit injustamant outraji pobl Doue!

LEVI.

Ordrenauç sacrilech! maleur vit an bini
A ra dre e c'halloud dont d'e executi,
Risca ra ar vech-mân ar bâr eus hor maleur;
Clasc a ra an tirant hor fin demp, va breudeur.

JUDA.

Èzet ê gout ervat, pa veuz ar vugale,
E clasc distruj hon raç hac hor posterite.

ISAKAR.

Eun dezir sioul henac a zo en e speret,
P'en deus grêt commandi prezervi ar merc'het.
E gaera conseillou eo e zaon anchantour:
Ar re-ze, me zo sur, zo demp-ni goal draitour.

ZABULON.

Marteze e zeus sònj, var sujet ar merc'het,
Laqat o demezi d'an Ejyptianet,
Evit goude ma teuint oll d'apostasia,
Ha da renonç ive da Grouer ar bed-mâ.

NEPHTALI.

Un Doue, va breudeur, a zisposo a ze;
Èn eo a laco fin, pa vo e volonte.
Offromp a galon vad deàn hor mizeriou;
Beomp fidel deàn coulz evel d'hon tadou.

GAD.

Evit approu hor fe ha gout ha ni er c'har,
E permet qement-màn da Pharaon barbar;
Mes pa gavo vo poent, e tisqeuzo deàn
Oc'h outraji e bobl e zeus horror ountàn.

DAN.

Qementse a zo güir, rac Caïn a lazas
E vreur Abel güechal gant eur goal anvi bras;
Evit e bunissa e commandas Doue
Deàn mont da vale entro pad e vue,
Da zepord an amzer da zisqen en ifern,
Evit bea eno dêvet qig hac esqern.

BENJAMIN.

An tirant Pharaon ive a berisso;
Mes ni, da c'horto se, a zouffr hac a zouffro.
D'eur barbar eveltàn, qer cruel ha-qer lach,
A vo punç an ifern e gaera heritach.

MANASSES.

Doue zo galloudus ebars e oll œuvrou,
Marteze alaŝn en em gonvertisso:

Pedomp oll evitàn, ma vezo inspiret
Da anaout qent mervel Doue, crouer ar bed.
Mes en em retiromp pepini d'e gartier;
Doue a zisposo demeus a bep affer.

Sortial a reont oll dre ar memes coste.

JOCABED, *Mam Moyses, hac he Buguel.*

O Doue! va buguel, pez desolatiun
A laqes-te birio da antren em c'halon!
Ha me bet da vaguet enpad tri mis antier,
Hep gout da zen ganet, dre galz eus a vizer;
Ha breman e ràncàn dont d'ac'h abandoni,
Pe me goll va bue, allas! gant da bini.
Me garje ec'h aljen da brena gant va goad;
Me en roje gant joa da Pharaon timat.
Mes, allas! aoun a meus, pa ê qen didrue,
Na laqai d'ar maro an eil hac eguile.
O Justiç eternel! hor zellit a drue,
Ha deut d'hor c'honsoli en hon adversite.
O Pharaon barbar! da aour ha da arc'hant,
Da sceptr, da gurùnen n'en dint qet suffisant
Evit pêa e voad d'am c'hrouaduric qèz:
Lèz gaoén, lèz ganén va mabic da james!...
Doue bras Abraham! oh! deut d'am inspira,
Pe e zàn bremâ-zoun va ene da renta.
Laqomp hor c'hrouadur e bars eur c'havelic,
Ha var rivier an Nil posomp-én guustadic;
Marteze vá Doue a deurvezo sellet
Gant true va buguel, vit ma vo sovetet
O Mestr eus an ênvou! hac én zo crouadur
Qer caer vel va buguel, penn-œuvr eus an natur?
Ne zeus ennàn en oll nemet perfection:
Mar ràncàn e veuzi e fraillo va c'halon.
Nan, Pharaon barbar! c'hoas en el lavaràn:
N'out netra da dalvout d'ar c'hrouaduric-màn.
Doue bras Abraham! pa lavarjoc'h vit fin

Sacrifia Isaac d'ho Majeste divin,
E tigasjoc'h neuze unan eus hoc'h Ælès
Da recours e vue d'ar c'hrouadurie qèz,
Hac e larjoc'h qerqent e voac'h satisfiet;
Grit din, ô va C'hrouer! eaout ar memes effet.
Nonpaa ma pretantfen e rafec'h, va Doue,
Delivra va huguel dre eur seurt miracl-se;
Mes ra vo agreabl ar sacrifiç sanglant
A ràn eus va huguel, pa ê ret d'an tirant.
Mari, va merc'h hena, pos ar c'havel en dour:
Plijet gant va Doue ma teuyot d'e recour.
Adieu, va c'hrouadur! e c'hes da c'hloar Doue;
Ra vo grêt diouzout herves e volonte!

MARI, *Merc'h Jocabed.*

Va mam, me a chommo en qever va breur qer,
Hac en heuillo, mar ya varzu traõn ar rivier;
Ha mar he ar honeur da zont d'er zavetât,
Me deuy, va mamiç qèz, d'ho canuta galon vat.

*Jocabed a zorti.*

---

*Pempet Dialog.*

MERC'H PHARAON; DIOU DEMEZEL.

AR PRINCES.

Deut, va-demezelet, maylad'en em voalc'hi,
Rac an amzer zo tom hac a ra fatic din.
Dour caer rivier an Nil a zo refrêchissant,
Hac a zo meurbet mat eus va zemperamant.

AR GUENTA DEMEZEL.

Princesa, pa gommandit, ni ya d'ho cundui:
Dent pa blijo ganêc'h, n'ho refuso hini;
Qementse a dleomp d'ho Majeste royal:
Ha renta servich dêc'h a zo hor brassa mall.

AR PRINCES.

Mes, piou ê ar huguel a glêvân o crial?
Ne gredân qet e ve er rivier o neuyal.

Contantit, me ho ped, va c'huriosite,
Hac bit, va demezel, da c'houzout petra è.

AN EILVET DEMEZEL.

Eur buguel a Hebra, Princes, me gred ervat,
A zo abandonet gant e vam hac e dad;
Rac gouzout a rit mat e ziot oll condaonet
D'ar maro, gant ho tad, qerqent ma int ganet.
Mes, mar qirit, Itron, me a ya davinta.

AR BRINCES.

Hit eta, me ho ped, evit va oblija.

*Redec a ra da denna ar buguel eus an dour, hac en digas d'ar Brinces.*

AR GUENTA DEMEZEL.

Biscoas sur ne velis, aboe m'on er bed-mâ,
Eur c'hrouadur qer caer evel ma è emâ.
Ret e vo prontamant pourvei maguerez,
Evit dont d'e vezur, ma choinmo er pales.

MARI, *C'hoar Moyses a antre, hac a lavar:*

Mar permetit, Itron, me ya da ziguemen
Eur vreg Hebreanes da zont amâ souden,
Hac er mago ervat gant pep fidelite;
Mar fiit ennòn-me, c'houi vo contant goude.

AR BRINCES.

Hit èta, va merc'hic, buanna ma elfet,
Ha digassit eur vreg a vo fur ha parfet.

*Mont a ra da glasc he mam evit bea maguerez.*

AR BRINCES *d'ar Buguel:*

Ne scuifsen birvîqen ouz da gousideri:
Na pebes crueldet dont d'ac'h abandoni!
Tao, va buguelic paour! tao tout ha na voel qet;
Nebon me ampecho ne vi qet sur beuzet.

MAM MOYSES *a antre hac a lavar:*

Bonjour ha joa, Itron. Evel a meus elèvet
E clasqec'h maguerez, oun ractal diredet.
Me ray va oll bossubl, Princes, d ho servicha,
Gant ar c'hraç a Zoue, dre oll hac en pep tra.

AR BRINCES.

Mai d'och maguerez vad, c'houi ell va oblija
O vezur eur buguel a meus cavet amâ.
Mes ret ê gout ha c'houi a rêi herveavac'hoant,
Hac ho po bo coulen en aour pe en arc'hant.

JOCABED.

N'en dê qet an arc'hant a ra va brassa joa,
Mes cavet an enor da zont d'ho servicha
Eo ar pez a glascàn eus a greiz va c'halon:
M'ho servicho Edel, beit certen, Itron.

AR BRINCES.

Eh bien, maguerez qèz! qemerit ar buguel;
Me zayo d'e velet bep ne zalein pell.
Soignit mad aneàn, ha me ho contanto
Eus ar boan ho po bet, eousto pe a gousto.

JOCABED.

Itron, me bromet dêc'h, ma chomàn en bue,
N'ho po sur nemet joa ouz e velet gane.
Deut p'o po c'hoant d'an zy da velet aneàn,
Hac e vezot certen penos e rin deàn.

Sortial a reont.

---

## C'HOEC'HVET DIALOG.

PHARAON, PUTIPHAR, *hac o suit.*

PUTIPHAR.

Protectour an Ejypt hac ar bed en antier,
Me rent dêc'h ar zalud gant eur galon sincer;
Grêt e meus beuzi tout gant peb fidelite
An oll vugale mâl demeus a rac Hebre.
Bea voant, va Roue, en qer bras qantite,
Ma voa rivier an Nil carguet oll aneze.

PHARAON.

Autrou prinç Putiphar, emmat ra veet;
D'ho soign particulier e zôn calz oblijet.

C'houi zo, va oll Brincet, ar c'haera ornamant
Eus va fales royal ha va gouarnamant.

POTIPHAR.

Dever eur sujet mat, va Prinç ha va Roue,
Eo disqeuz e gouraj evit ho Majeste,
Ha daouest peguen nobl e ve eun action,
E ve recompancet gant eur roue güirion.
Dre ze ec'h esperàn en amzer da zonet
Parveni, va Roue, evel meus dija grêt.
Mar ho pe-hu brezel, pe nep seurt affer all,
Me a zisqouzo dèc'h va c'hourraj martial,
Hac a roy da anaout d'hoc'h adversour cruel
E zê c'houi a gommand d'ar bed universel.

AR C'HENTA ANCHANTOUR.

Roue ar parfeta a guement zo ganet,
Ne rin qet neheutoc'h, mar ben-me implijet;
Rac mar dê Putipbar eur Mars en hoc'h arme,
Va c'houraj bras meurbet a dal eun dra ive.
Me a roy dèc'h d'anaout ha credi, va Roue,
Ne zeus den er bed-màn a guement am zrec'hfe.
Ajouti a ràn c'hoas: mar dezirit choqi
Ar bed universel, grit-àn eta hardi.
Hac e ve deg mil den dirac va daoulagad,
Dre nerz eus va maji me n lacfe a blat,
Hac ober dê anaout ar Roue Pharaon
Evit Mestr absolu ebars en pep canton.

AN EIL ANCHANTOUR.

Ne douetàn qet, Princet, n'ellit bea vaillant,
Tud vrao ha jenerus, ha corfou excelant;
Mes na ententàn qet pa vezo qestion
Da renca eun arme en form hac en fêçon,
Me ray, en eur c'hart-heur, da anter-cant mil dèn
Coea var plat o c'horf d'am urz var an daçhen.
Ouspen, me laco c'hoas an diaoul da c'hoari,
Evit ranversi oll arme an enemi.

Me ray, dre va dever, qement, pa gommancfu,
Qen a garfent bea maro qent combatiu.
Dre ze, credit parfet, va Frinç ha va Roue,
Ni laqay ar bed oll dindan ho sujete.

PHARAON.

Va Frincet, me voar mat a betra oc'h capapl,
Ha peguement ellân eredi e zoc'h gouiapl.
Dre eno e vezo va memor eternel,
Coulz en Ejypt evel dre'r bed universel.
Rao-se e zeo poent din dont d'ho recompanci
Demeus an oll zervich a rent din pepini.
Antreomp em pales, bac eno ni gomzo
Var bor paciantet petra d'ober a vo.
Rac eur roue prudant ne dle qet ancouât
Eus a dud e arme an oll servichou mat.

*Antren a reont er pales.*

---

## ACT II.

---

### QENTA DIALOG.

JOCABED HA MOYSES.

JOCABED.

Va mab, eetu c'houi bras, a drugare Doue,
Gaillard, brao ha dispos, pa ê e volonte.
Ret ê din conta dêc'h, qent ma tispartisomp,
Penos' ma an affer, va buguel, entreomp.
Gouzout a rit penos Pharaon ar Roue
A zo eun den barbar hac adversour d'ho fe,
Hac en d'oa comandet dre e buissanç royal
Laza demeus hon raç an oll vugale mâl:
An edit-se a rên aboe ma oc'h ganet;
Gant eun anqen meurbet e voen calz glac'haret,
E poanys, me zo sur, tri mis hep gout da zen

Rac aon na deuje den evit clasc va zurpren.
Da hen tri mis eta gonde ma voec'h ganet,
E criec'h qen terrubl, qen e voen oblijet
D'ober eur c'havel besc d'ho laqat er rivier;
Mes Doue a eura eur miracl n'ho qever.
En istant, va mab qèz, ma voec'h abandonet,
E teuas merc'h ar Roue hac he demezelet;
Ma qemerjont true p'ho qüeljont o veuzi:
Laqat ras ho qerc'hat hac ho tigas d'aın zy.
Ho c'hoar Mari am boa laqet da evessa
A betra vijec'h deut, ha dont buan amâ.
Dre urz merc'h ar Roue e voec'h sovetet,
Ha digasset dezi gant he demezelet.
Ar Brinces am galvas da vont prest d'e c'havet,
Hac ho confias din evit bea maguet.
Cetu aze, va mab, var be gondition
O telivras Doue a edit Pharaon.

MOYSES.

Va mam, ar güir Doue ra vo glorifiet,
Mar dê evit e c'hloar ar pez zo êruet.
Ar miracl-se a dle dont da vea gravet
Em c'halon, ha mervel qent ma vo offancet.
Qeus bras a meus, va mam, o rancout ho qüittât,
Ha mont gant payanet da velet n fall stat.

JOCABED.

Fontit hoc'h esperanç e bars er güir Doue;
Adorit-én, va mab, bemnus ha pep heure,
Hac e teuy d'ho sellet gant eur zell a drue,
Ha n'ho po nemet mad demeus merc'h ar Roue.
C'hoas en bo conjurân, va mab, abeurs Doue,
Da laqat eves mat na golfec'h hoc'h ene;
Rac mar bec'h idolatr evel merc'h Pharaon,
E vo caus qementse eus ho taonation.
Güelloc'h e vije dêc'h, va mab, bea beuzet

Mil güecb evit unan, pa voac'h abandonet,
Eguet dont da renonç da Grouer bras ar bed,
En deus grêt daou viracl ebars en hoc'h andret.
Da guenta en deveus ho tennet a neant,
Crouet diouz e imach, sònjit caera presant!
Ha laqat ho lemel demeus a eur rivier,
Pa voac'h abandonet gant ar bed en antier.

MOYSES.

Va mam, qement a rin a vo dre hoc'h ali;
Me a deuyo bemde d'oc'h asista d'ho ty;
Mes, hac e tlefen souffr bea merzeriet,
Ne rentin nep bomacb da zoue ar bayanet;
Rac me anav ervat e zeus ur güir Doue;
E rànqimp renta cont dirac e Vajeste.
Made ve dèc'h, vamam, donet d'am presanti
En pales ar Brinces evit he saludi.

*Sortial a reont evit ec em renta en pales ar Brinces.*

---

## *EIZVET DIAVOG.*

AB BRINCES, JOCABED, MOYSES.

JOCABED.

Itron, cetu amàn ar c'hrouaduric qèz
Ho poa coufiet dìn da vezur eus va lèz:
Gaillard è ha dispos, a drugare Doue;
Güelit hac én zo bet maguet mat ganeme.

AB BRINCES.

Ne deuìn qet d'ho plam, na biscoas ne meus grêt;
Grêt oc'h eus bo tever evel ma ê dleet.
Me ho recompanço deus ho fidelite,
Hac a zisqüelo dèc'h va jenerosite.
Qercoulz è dìn bremâ, evel dont da gommanç,
Rêi deàn eun bano amàn en ho presanç.
Dre ma voe en effet demeus an dour tennet,
E vezo *Moyses* e ranc bea hanvet,

*Moyses a zinifi sovetet eus an dour.*

Ouspen : dezir a meus ive d'e adopti,
Hac evel va buguel e vo savet em zy,
Hac e vo heritour demeus va oll danvez ;
Ne golfoc'h qet ho poan bea deut d'am pales.

MOYSES.

Itron, ho madelez, ho jenerosite
A vo din-me presant epad va oll bue ;
Rac incerten oun gout piou nac a belec'h òn,
Mes Doue dre e c'hraç a bourve ac'hanòn.
Dre ze ho suppliàn da gredi, ô Itron !
E vo va brassa joa ha sourci va c'halon
Da renta d'ho prasder, gant pep fidelite,
Respet, soumission etro pad va bue.

AN BRINCES.

Ho farnea, va mab qer, zo da gonsideri,
Hac ive ho qenet a zo dreist va hini.
N'hon eus nemet monet prontamant assambles
D'ho presanti d'am zad ebars en e hales.

Aulren a reont er pales, diarogunt gant ar Brinces.

---

## TRIVET DIALOG.

UN EJYPTIAN, MANASSES.

AN EJYPTIAN.

Mab ar c'haign Hebrean ! petra res-te aze?
Fenenti a res divar goust ar Roue ;
Gouscoude, mar carfes, e touchfes da arc'hant
Coulz evel ar re all, pa ve ar bêamant ;
Mes ma ellân güelet intandant ar Roue,
Me gonto deàn sur, canfardic, ho toare,

MANASSES.

N'en dê qet hoc'h affer, payan impertinant,
Pe gout ha me labour, pe me zo fenenant :
Rac mar crogàn ennoc'h, qent ma aeot d'ar guêr,
Eleal, lapous treut, me stardo dêc'h ho lêr.

An Ejyptian.

Ha possubl ve, frippon, e vez qen iffrontet
Da fellout did va sqêi, te, fam'côs divrôed!
Bremâ zouden vatan me velo, crougaden,
Ha te a zo capapl evit en em difen.

Manasses.

Ne spontàn qet nemeur demens da c'hourdrouzou:
Ha disprisa a ràn, payan, da injuriou.
Ia, Hebreau ôa, ha ma vijen em brô,
Nas prisjen qet da zont da dorcha va boutou.

An Ejyptian.

Re en em amusomp amàn da ziscouri:
Laca cleze en dorn ha commançomp c'hoari;
Ràc, pa c'heus va choqet, patatehbie!
Ma na gollo unan ac'hanomp e vue.

Moyses *a antre hac a lavar:*

Holla! arrêtit crac, ma clêvin ar rêson.
Lavarit dìn ho taou petra ar guestion;
Rac mac'h avanç ur pas an eil var eguile,
M'ho tispartio rust, laqit eves ouz se.

Manasses.

Autrou, me ne zònjen en nep trafall certen,
Pa voan amàn bremaic tranqil bras o pourmen;
Pa è deuet ennes qerqent d'am outraji,
Ha da denna cleze en avis va zreuji:
Oblijet mat ôn bet d'en em difen outàn,
Pe e voan bet lazet evel eul leob gantàn.

Moyses *d'an Ejyptian:*

D'en perfid ha barbar! ha ne gaves-te qet
E souffront suravoalc'h a labouriou calet,
Ma è ret did dont c'hoas da gresqi o mizer!
Mes evit récompanç me rayo da affer.

Laza ra an Ejyptian, hac a lavar da Vanasses

Discampit, Manasses, buanna ma elfet,
Ha dalc'hit an dra-mâ, mar plij ganêc'h, secret.

Güelet oc'h eus ervat e clasqe e valeur,
Hac en deus-ân cavet pa voa êru an heur.

MANASSES.

Autrou, credit ervat, moyenant graç Doue,
Birviqen ne gounzin, me oc'h assur a ze;
Mes evit ober oll evel ma ê dleet,
Qemeromp an den-mâ, ma vo prest entêret.

MOYSES.

Crogomp enna eta, hac en entêromp don,
Ha cuzomp e gleze aze er bern sabron.

Goude bea entêret an Ejyptian, en em dennont.

---

## *PÊVARVET DIALOG.*

AR SOMEILLER, BENJAMIN, MANASSES.

AR SOMEILLER.

Clasqit eur gariguel hac eur bal, va daou den,
Ha distroit d'am c'haout amâ bremâ-zouden.
Teulit plê, ha c'houi glèo? da nonpas re dale,
Pe me ho muzuro an eil hac eguile.
Beit soign da garga bâr ar gariguellou,
Ma yêl pri d'ar re all d'ober o labouriou,
Ha qemerit atao demeus ar pri güella,
Rac ne mens qet amzer da chom nemeur amâ.

BENJAMIN. Sortial a ra.

Pe c'houi ya da garga, pe a gariguello?

MANASSES.

Ne rân fors pehini, mar grit a nebeudou;
Mas an hent a zo rûst hac ar pri zo ponner:
Dre ze e vo ret demp sònjal en em ober.

BENJAMIN.

Hit eta da garga ha me gariguello;
Ha pa omp a-unan, greomp a nebeudou.
Re a garguit dan-me ar vech-mâ, va mignon;
C'houi a ebat amâ eus a greiz ho calon.

Ret e vo demp carga bep eil, cariguellat,
Rac me ne badàn qet beprct da chareat.

MANASSES.

Ne charein nep tam nemet gonde ereiz-de,
Ne veomp chench-dichench ebars er vicher-ze.
Pa vo dèbret hor lein, c'houi gommanço carga,
Hac e chomfoc'h nenza, gen a vo poent coannia.

BENJAMIN.

Me lavar e cargni, en despet dac'h enc',
Ha ractal, ha te glèo? Cete ar bal aze.
Rac mar tolàn va dorn ur vech var da golier,
Me deuy, horistal fall, da frotta did da lèr.

*MOYSES a antre hac a lavar:*

Petra c'hoarve ganèc'h? lavarit din, potret,
Ha me rai va fossubl d'ho renta mignonet.
Brasè ar boan oc'h eus; nes c'houi voar ar güella
E zeo c'houi oc'h-onan a zo dèc'h ar goassa.
Sònjit penos e zoc'h breudeur abeurs Doue,
Hac e vezot humploc'h an eil ouz eguile.

*MANASSES en coler.*

N'en dè qet hoc'h affer, Moyses, entreomp;
Ni en em accordo adare pa guerfomp.
Nemet deut e vec'h c'hoas en avis hon laza,
Evel a lazjoc'h dec'h eun Ejyptian amà.
N'ouzòn qet-vit petra e tougoùt-hu cleze:
Daoust pelec'h an diaoul e mâ ho qalite! .

*MOYSES tristamant.*

O Doue! va breudeur, bras è an dallente
A c'houarn ho speret; sònjit ervat en ze.
Graç dèc'h d'en em ober an eil hac eguile;
Evidòn me a ya ermès eus ar c'hontre,
Rac ma ouffe Pharaon em be lazet unan
Eus an Ejypianet, dre ma òn Hebrean,
E colfen e c'hraçnu han e ven punisset.
Me ya da bartia, rac aoun ven discuillet.

## PEMPET DIZLOG.

JETHRO, *Madianit*, ha SEPHORA, *e Merc'h*.

JETHRO.

Sephora, va merc'h qèz, me a gaiſe clêvet
Hac én zo al loened clasqet hac abreuvet.
Abret en ho cavàn èru gante er guêr:
Lavarit din penos oc'h eus grèt hoc'h affer.

SEPHORA.

Va zad, darbet è demp bea estropiet
Gant messaerien fall ganemp en em gavet
Pa voamp er feuteun vetro carga hor pod dour;
Mes eun den a Hebre a zo deut d'hon zicour.
Gant pep brutalite e teujont d'hor c'hanna;
Va c'hoarezet ha me n'allemp moi resista.
Mes an dijentil-ze a zo en em gavet,
Hac en deus goulennet petra voa ar sujet:
En em laqet è bet ractal eus hor c'hoste,
Ha chasset ar re all buan eus ac'hane.

JETHRO.

Ma carfac'h, Sephora, e bedi da antren,
Ec'h efè eur banne ganemp en eur dremen,
Ha m'en em blij ganemp, a fei, hep compliment,
M'ho temeo deàn, mar bec'h ho taoo content.

SEPHORA.

Me red buan, va zad, d'er pedi da antren.

JETHRO.

Hastit eta, va merc'h, ha distroit souden.

MOYSES *a antre*. Sephora a parti.

Me ho salud, Autrou; peoc'h Doue en ho ty:
Èru ôn d'ho cavet, pa deuit d'er gommandi.
Guelet a ràn an nôs prest dija d'am surpren,
Hac e zô favorabl meurbet din ho peden.

JETHRO.

Autrou, dre ho vertus hac ho charite vras
E zoc'h deut mat amân, hac e veot en pep plaç.
Ma zeus em zy eun dra capapl d'ho contaoti,
Goulennit hardimant, hac ho po anezi.

MOYSES.

Autrou, ho servicha gant peb fidelite
A rafen gant joa vras, mar be ho polonte.
Me zo eùn den yaouanc o clasc condition,
Hac a zo bet savet en pales Pharaon;
P'o pezo approuvet varnòn-me va c'huodu,
Doue a aisposo ac'hanomp a bep tu.

JETHRO.

Ho comzou, den yaouanc, a zisqeuz da bep den
E zoc'h herves Doue hac ive e lezen.
Ho charite zo bet qer bras en hoo andret,
Ne ouo en pe fêçon e vec'h recompancet:
Bea e meus seiz merc'h a zo yaouanc ha coant:
Choazit, va migoon qer, an hini ho p'o c'hoant.

MOYSES.

Bârel ôn a eoor eus ho perz, va Autrou;
N'en dòn qet digo, allas! a guemeot enoriou.
Mes mar dé destinet gaot ar Mestr souvereo,
E vezo Sephora a gredin da c'houleo.

JETHRO.

Eh bieo ata, va merc'h, pe ên a zo d'ho crat?

SEPHORA.

Ia, mar doc'h contant, me ao ive, va zad.
Me goemero contant da bried Moyses,
Rac credi ràn e vimp evorus assambles.

JETHRO.

Laqit eta, va mero'h ho torn en e hini,
Ha demp da rêi da c'hont bremâ da dud hoo ty,
Ma vezo grêt cher vad ha pep solemnite
Ebars en hoc'h eured, moyeo ant graç Doue.

Sortial a reont oll.

## *C'hoec'hvet Dialog.*

BUGALE JACOB *a antre.*

RUBEN.

Credi a ràn, sivoas, va zud ha va ligne,
E zomp bremâ anoonet gant an Autrou Doue.
Pell bras zo e souffromp bea merzeriet
Dindan eun den barbar, hep bea meritet.

SIMEON.

Ne rafen qet a gas vit bea tourmantet,
Penevert ar c'harnach eus an innoçantet.
Souffr a ràn mil maro demeus ar grueldet
Da laqat o benzi dre ma vezont ganet.
Libr e tle bea sur dre ar bed oll an den,
Mes nê qet se a zônj an tirant inhumen.
Eun deiz e rànco sur renta cont da Zoue
Demeus e oll grimou hac e iniqite.

LEVI.

Güir è a lavarit, Simeon, va breur qer:
An oll zo ganet libr dre ar bed en antier;
Ha pa grouas goechal Doue an den qenta,
N'er gras qet esclavour certen bars en nep tra.

JUDA.

Sansibl ê demp souffri ar bersecution
Dindan eur seurt tirant, hep nep occasion.
E zomp en e zervich aboe ma omp en oad,
Hac evel esclavet e ràncomp labourat.

ISAKAR.

Daoulinomp, me ho ped, dirac hor güir Doue,
Ha pedomp bumblamant bremàn e Vajeste,
Ha marteze e teuy d'hor zellet a drue,
Ha da cheuch hor mizer bars en prosperite.

Daoulinna a reont.

ZABULON.

Protectour Israël, gûir Doue hon tadou,
Ni ho ped humblamant a greiz hor c'halonou
Da zont da exoci bremân hor pedennou,
Ha ma vezimp fidel d'oc'h oll gourc'hemennou.

NEPHTALI.

Güelet a rit penos e rancomp anduri
Fus hon adversourien ouz hor persecuti,
Contant omp oll da zouffr qement zo vit ho cloar;
Mes deut d'hon asista, Mestr an êe, an douar.

GAD.

Ia, va gûir Doue, c'hoùi sur a hanâve
Qement a zo cuzet d'an douar ha d'an êe:
Deut prest d'hor c'honsoli, ô Barner souveren!
Ha grit mizericord demp-ni oll, pec'herien.

DAN.

Assamblès ho pedomp eus a greiz hor c'halon:
Deurvezit hor zelaou, ô c'houi, Roue an tron!
Mar he ho madelez, selaouit ar heden
A offromp dêe'h birio, ô Barner souveren!

AZER.

Grit demp, ô gûir Doue! hanaout ho puissanç,
Rac e mâ hor speret evel en eur valanç.
Trec'hit hon tirant cri, inhumen ha barbar,
Ha ni ho meulo oll, Majeste eus ar gloar.

BENJAMIN.

Me voar ervat penos o'hon eus qet meritet
E rafec'h miraclou ebars en hon andret;
Mes dre ho madelez ha dre hon oll fervor
E credomp esperi hor bezo ar victor.

MANASSES.

Ia, ô gûir Doue! ra ranno va c'halon
Gant glac'har hac hirvoud, ha gûir gontrition,
Mar dè hor pec'hejon a zo caus d'ar maleur
A zouffromp en Ejypt; sônjit en hôr ferveur

Sortial a reont

*Seizvet Dialog.*

*Moysès o vessa e zèneed.*

Deut, va dénvedigon, m'ho cassio da beurì:
E traôn menez Oreb ec'h ellot ebati.
Paturach mad a zo eno a'zônj din-me:
Eno e vezimp brao, moyenant graç Doue.
Mes, petra an tân-hont a zo o luguerni? Avançam.
Ne remerceân nep tra e teu da gousumi.
Me a ya d'e guichen, en eur ober va zro;
Pa ne velân nep den, neuze me er gouezo.

*Eizvet Dialog.*

DOUE AN TAD

*Var Menez Sinai, en eur bod entânet.*

Doue.

Arrêt, te, Moyses, ba n'avanç qet ur pas:
Diwisc prest da voutou, rac santel ê ar plaç
En pehini e zont. Me ê ar güir Doue
Pini en deus crouet an douar bac an ée.
Clêvet e meus ar c'hri eus an Hebreanet,
Hac ôn eus o maleur sansiblamant touchet.
Dre drue dioute e meus bet decidet
Ne vint mui sclavourien d'an Ejyptianet;
Mes evit an œuvr-ze e fell dîn, Moyses,
Ho heuvel chef dêze ar rest eus ho puez.
Distroit d'an Ejypt, lavarit d'ho preuder
Penos e vint lamet hep dale a vizer.

Moyses.

O Furnes eternel! me anaav, va Doue,
Ne zôn en nep fêçon dign eus a guementse.

Me zo eur berjer simpl o vessa va déved;
Mes me a rayo oll ar pez a ordrenet.

DOUE.

Me lacay es calon eun tân a garante,
Ha va Speret-Santel da c'houarn da ene;
Me laqai da ober miraclou bras bemde,
Mar tenes a fe vad da zervicha Doue.

MOYSES.

Me ne douetân qet demeus hoc'h oll buissanç,
Mes anavout a ràn, allas! va ignoranç.
Nep piou benac a glasc gouarni ar public,
A dle cavet prudanç ha gout ar politic.
Digassit evit se an hini oc'h eus choazet
A bep eternite da redima ar bed.

DOUE.

Nep a zo cunduet gant speret an Doue
Ne lojo nep errol ebars en e ene.
Hac evit disqeus dide e zôn an Oll-Buissant,
Me chencho da voalen ebars en eur serpant,
Hac a rayo deàn retorn en eur voalen,
Evit prouvi dide va fuissanç souveren.
Rac-se, stlap-hi bremâ prontamant d'an douar,
Ha neuze e veli an effet hep qen mar.

Moyses a stlap e vouialen, pehini en em chench en serpant.

DOUE.

Stlap-hi c'hoas ur vech all hac e vezo chenchet
C'hoas en eur vouialen, vit ma credi parfet.

MOYSES.

Pa groujoc'h ar bed-mâ, ar môr hac ar pesqet,
An êe hac an douar, an dud hac al loened,
Ho poa sur grêt avoalc'h da brouvi ho puissanç;
Mes me zo imparfet ha leun a ignoranç:
Ze a ra din, gement donet da resista.
Pardon, ô va Doue! ma resistàn bremâ,
Mes mar pliche ganêo'h digas Salver ar bed,
E hepqen zo capapl d'ar pez a levetet.

DOUE.

Mar e pe nep douetanç en galloud un Doue,
Na po birviqen sur rouanteles an èc.
Sell aze da zorn baour pozet var da beultrin;
Cede én yac'h parfet dre va fuissanç divin.
Exces va c'harante am laqa da barlant;
Rac-se me as suppli da gredi meûramant:
Mar teues da refus d'ar pez a ordreoàn,
Cred mad e noazes did, me en assur aoàn.
Evit Salver ar bed ne zisqenno qet c'hoas:
Obois-te d'am urz, pe certen e vi roas.

MOYSES.

Pardon a c'houlennàn, va Doue, va C'hrouer;
M'en em sacrifio evidoc'h en antier,
Mar em c'havit capapl demeus a guemenise:
Ra vo grêt em andret herves ho polonte.

DOUE.

Qê eta, va mab qer, da gavet da vreuder,
Evit o c'hosnli ebars en o mizer.
Lavar dê e zennin eus a gaptivite
An tirant Pharaon, hep nemeur a sale.

MOYSES.

Va Doue, va C'hrouer, c'hoas e meus da c'houlen
Demeus ho Majeste, nemet ma ho scuisfen,
Penos e hanvin-me dêze ho Hano sacr?
Daoust ha ne gredàn qet sur ve bini falacr.

DOUE.

Lavar dê e zeo me an Doue Abraham,
Doue Isaac, Jacob, ha ne leusqit nep blam.
Me a beurdalc'h pep tra ebars er firmamant;
Ar bed universel a voar òn oll-buissant:
Me ê en ur guer bref Mestr eus a guement zo,
Hac a gommand dre oll d'ar beo ha d'ar maro.

MOYSES.

Me ya da bartial eta, va güir Doue;

Anflamit va c'halon a dân ho carante,
Qement vo possubl din a rin sur gant couraj:
Va Doue, recevit, m'ho suppli, va homach,
, Doue a zisparis en eston Moyses, pehini a gontina.
Cetu ar vision, allas! disparisset....
Crena ra va c'halon gant spont ha gant morc'het.
Me ya bremâ d'ar guêr da guemeret cònje
Ouz va zad-caer Jethro ha va fried ive.

---

*Novet Dialog.*

**Jethro, Sephora,** *ha* **Moyses,** *eun a bep coste.*

Moyses.

Va zad ha va fried, gant ho permission,
E ràncàn ajissa en eur gommission
E meus bet en de-mâ ouz Doue recevet
E traòn menez Horeb, pa voan gant va dénved.
Evit se e ràncàn euo nebent ho qùittât,
Ha distrei d'an Ejypt bremàn da dy va zad,
Da gavet va breudeur evit o c'honsoli,
Zo en affliction, en tourmant bac anvi.

Jethro.

Gouzout a rit, va mab, e mâ oll soïgn va zy
Ebars en general gant ho pried ha c'houi.
Dre ze hor bo poan vras o tont d'ho tivoeret;
Mes pa gommand Doue, e rànc bea clèvet.
Rac se eta, va mab, ret e zê dèc'h monet;
Mes distroit souden ar c'henta ma elfet.
Qement zo en ty-màn a vo sur glac'haret,
Qerqent ha 'ma clèvint e vezot partiet.

Sephora.

O Doue! va fried, ha me ell, hep mervel
Donet da gonsanti biqen d'ho tilezel!
Prometet ho poa dìu, o tont d'am eureuji,

N'hor c'huittajec'h biqen, e chomjec'h ganemp-ni;
Bremàn me vel ervat eo fosset ho sermant :
Qementse am bec'h calz hac am c'harg a dourmant.

MOYSES.

N'en dâ qet ho qüittat a ràn, va güir bried,
Mes Doue dreist pep tra' ràne hes servichet.
Laqit hoc'h oll fiziang ennàn bete mervel:
Me zistroyo hep faut, ne zalein qet pell.
Mes an amzer a deu qen terrupl d'am pressi,
Ma yàn hep nep dale d'ober va c'hevredi.
Adieu, va fried qèz! qen a vo ar c'henta:
N'en em glac'harit qet, souden me deuy amâ.
Qement en em oppos da volonte Doue;
A zo en danjer bras na gollint o bue.

Moyses a güitta e dad-caer hac e bried, hac a ya d'an Ejypt.

---

## DECVET DIALOG.

*Bugale Jacob a antre.*

AARON, *Bêleg-Bras, hà breur da Voyses;* JOSUE, *qenta Barner ar Judeanet;* CALEB, *mignon Josue;* PHYNE; HECRI; CORE; DATAN; ABIRON; NADAP; ABIEL. *Levitet rebelus.*

MOYSES.

Salud dêc'h, va breudeur, va zud ha va ligne,
Êru ôn d'ho cavet expres abers Doue,
Evit annonci dêc'h gant pep fidelite
Ho telivro souden eus a gaptivite.
Moyenant ma teufomp bremàn oll hep dale
Da ober sacrifiç public d'e Vajeste.

AARON.

Me gred ervat, va breur, pa oc'h deut d'hor c'havet
Eo Doue ho cundu, herves ma parlantet.
Mes ret ê demp araoc goulen permission
Ouz hon tirant cruel, ar barbar Pharaon:

JOSUE.

Ret ê dêc'h, Moyses, lavarat da guenta
Pelec'h mâ'n Doue-ze, piou a rêr diouota;
Rac mar sacrifiomp dirac eur simulacr,
E credfot adori eun Doue idolatr.

MOYSES.

Goulennet e meus bet humblamant digantân
Pes hano, pes Doue a rajen anean,
Hac e respontas din e voa ar güir Doue
Demeus a Abraham, Isaan, Jacob ive.
En a beurgarg pep tra er bed eus e buissanç:
Deân ê hep nepqen ê dleat an ezanç;
En zo a beb amzer, ha ne zeus nemetân:
An oll grouadurien a zepant dioutân.
Cetu guer evit guer ar pez a laras din
Er vision ardant, pa barlantas ouzin.

CALEB.

Adressomp-ta deân birio hor pedennou,
Ha pedomp hon Doue a greiz hor c'halonou,
Ha mar teu d'hon renta ebars en liberte,
Ni rai eun Tabernacl en gloar e Vajeste.

HEURI.

An oll a dle parlant evit ar mat public,
Dre ze en em soûjet, Profetet ha tud lic,
Piou a vezo hanvet da gomz ouz ar Roue
Evit goulen outân permission da ze.

PHYNE.

Moyses, p'en deus bet an urz digant Doue,
A yel, mar plij gantân, bep nemeur re dale,
Da c'houlen ouz ar prinç bac én hon permetfe
Da vonet en dezert evit daou pe dri de.

CORE.

An den-ze zo rentet qer dall gant e grimou,
Ma n'oufen qet credi e prizfe hor zelaou.

Mea ret vo gouscoude cass eure evete,
Rac o'hon eus gard da voot ac'han hep e gònje.

DATAN.

Goulennomp da guents ouz an daouzec tribut
Hac iot a ve ive contant da rêi o zod;
Rac nep a zònj gouarn eo effet ar public,
A rànc cavet speret ha hea politic.

ABIRON, *a vouez huel.*

Goulen a rêr ouzoc'h amàn publicamant,
Bugale Israël, ha c'houi a ve contaot
Da vonet d'an dezert gant peb humilite,
Da renta sacrifiç eno d'ar gûir Doue.

NADAB.

Harça, lavarit prim amàn ho polonte,
Evit n'ho pezo qet d'ho rebech goude ze;
Hac e zai Moyses ha Bêleg-Bras Aaron
Da c'houlen demp cònje da hales Pharaon.

ABIUT.

Perac ne gomzit-u franchamant, Autrone,
Pa omp oll a-unan d'oher ho polonte?
Clêvet a rit penos e zê het qemennet
Moyses gant Doue da oher demp monet.

RUBEN.

Va zribu a lavar e zomp deliberet
Da renta da Zoue ar c'hult gant peb respet,
Mar doc'h oll a-unan, partiomp pa gueret,
Evit va famill-me n'en em opposo qet.

SIMEON.

N'en dê qet necesser e comzfet oll var ze,
Pa omp amâ presant an eil hac egile;
Ao nep ne gav qet mat ar broposition,
A ell rêi da c'houzout e resolution.

MOYSES.

E zeomp, va breudeur, eo hano'r gûir Doue,

Da gavet an tirant, va breur Aaron ba me.
Juntrit bo pedennou conform gant va lini,
M'bor sicouro Doue evit e obteni.

Sortial a reont.

*Unnecvet Dialog.*

**Pharaon** *hac e suit a antre dre eur c'hoste.*
**Moyses** *hac* **Aaron** *dre eur c'hoste all.*

Moyses.

Monarc ar Rouane, gant enor ha respet
Me reut dêc'h ar salud hac ive d'ho Princet.
Deut omp d'ho supplia abeurs ar gûir Doue
M'ellimp mont d'an dezert epad dann pe dri de,
Evit gallout renta a greiz hor c'halonou
Eno eur sacrifiç gant enor d'hon Autrou.

Aaron.

Harpet mat, va Roue, var merit ho puissanç,
Me laro libramant amân en ho presanç
E zéo an Doue-ze en deus crouet ar bed,
Ho sceptr, ho curunen, ebars ho torn laqet;
Hac evit comz en bref, ar pez a bossedet:
An ôe bac ar bed oll en deveus bet cronet;
Ha dre e c'hraç e ro pouvoar d'ar rouane;
Mes pa blijo gantân o lamo digante.

Pharaon *da Voyses.*

Ne oun qet, Moyses, var be gondition
E teufen da respont d'ho proposition;
Comz a-rit da renta sacrifiç d'un Autrou;
Mes ne ententân qet selaou mui ho cojou.
Dre ze me ho command da ziscleria amân
Pelec'h mâ boc'h Autrou, pa n'en anaveân.

Moyses.

Doue Bras Abraham a hanver aneân:
Ar hed universel a zo e Dempl deân.

Qement tra zo en ĉe, er môr, var an douar,
A die en adori : én ço Roue ar gloar.

PHARAON *en coler.*

Impertin iffrontet, leuu a demerite,
Penos ec'h eus allet qemer al liberte
Da antren em pales, da dostât ouz va zrôn?
Indign è da guenseurt eus a gompassion.

AARON.

Majeste souveren, izellit ho coler;
Ni ho suppli bepqen, dre gaer ha dre zouçter
D'hon lezel da vonet endezert bêd tri de,
Ha ni a zistroyo d'ho cavet adare.

PHARAON.

Sortiit, insolant, ha tavit din var ze,
Pe ne zaleot qet na golfot ho pue;
Rac me en tou assur, dre'r sceptr a Vabilon,
Mar be rentet homacb na nep soumission
Da zeu beo nemet din er rouantelez-mâ,
Ma vancàn bep true da zont prest d'e laza.

MOYSES.

Sir, evit prouvi dêc'h e mens commission,
Hac e zàn da gommanç breman va mission,
E ray dorn va Doue amàn en ho presanç
Eur miracl a vo digu demeus e oll bunsanç.
Roit ho coualen din, Aaron, va breur hena,
Ma tisqüelin ractal da guement zo amâ
E zêo ar güir Doue a dle bea adoret,
Ha noupas tud marvel nac idolou formet.
En hano'n Doue beo, me ra commandamant
D'am goualen da chench ractal en eur serpant.

Moyses a stlap e voualen, pehini en em cheuch en eur serpant.

MOYSES.

Qement-mâ, va Roue, a surpas ar gommun:
Distroit, ma nomp qet d'ho speret importun,
Hac e velot penos e fell d'ar güir Doue

E consacrfemp deàn hor c'horf hac hon ene.

PHARAON.

Sorcerrien milliguet! dre art an diaonlou
E teut d'en em zicour da oher miraclou,
En avis va gounit dre ho viçou malin;
Mes me ho crai tromplet qent ma vezo peurfin;
Rac, fe a Pharaon, me ho persecuto
Hep remors na true en pêvar c'horn ar vrô.

AR C'HENTA ANCHANTOUR.

Va Frinç ha va Roue, n'en em dransportit qet
Evit c'hoariellou eus a dud insancet:
Me a chencho dirac ho Majeste ive
Eur voualen en serpant qerconlz hac ar re-ze.
Hit buan, Paj bian, da vit din eur voalen,
Hac hastit he renta amàn bremâ-zouden.

*Ar Paj a zorti, hac a antre soudon gant eur vouialen.*

AR PAJ.

Cetu amàn, Princet, eur vouialen afêçon:
Dalit-hi, Anchantour, ha grit ho fonction.
Poent ê zê dêc'h bremâ divergla ho speret,
Pe e veot goapêt gant an Hebreanet.

AN ANCHANTOUR.

En hano Belzebuth, Jupiter, Apollon,
Hac en doueou bras a ador Pharaon,
E ràn did, va goualen, bremâ commandamant
Dazonet d'en em chench ractal en eur serpant.

*Amâ e chench ar vouialen en serpant. An Anchantour a guntiou.*

Cetu aze, va Frinç, eur miracl evidant
Zo grêt en ho faveur gant ho Toue puissant;
Nonpas dre sorceres na dre nep seurt maji,
Evel ra ar re-ze e clasc dont d'ho troubli.

PHARAON.

Lavaret ho poa din pell a zo, va Frincet,
E vije ar re-mâ eun deiz n'em revoltet.
Ar faus miraclou-mâ ne dint nemet da ze;

Mes m'ho recompanço, mutinet a Hebre.
Rac-se en em dennit pront demeus va fales:
Abusi a rit re demeus va madelez.

MOYSES.

Imposit, va Roue, eun nebeut ho silanç,
Ha ni zisqüelo dêc'h, qent quittat ho presanç,
P'hon deveus grêt an drouc a larit dre maji,
Piou a vezo capapl da zont d'e repari.
En hanç'n Doue beo, me gommand d'ar serpant
Da zistrei en goualen bremàn souden vatan.

Qerqent e teu ar serpant da-chench en goualen.

AN ANCHANTOUR.

En hann Belzebuth hac an oll diaoulou,
Am boa bet invoqet ac'hanoc'h er guentou,
Megommand did, serpant, d'en em chench en goualen
En presanç ar Roue amàn bremàn souden.

Caer en deus trêi ha distrêi, ar serpant a chom serpant.

Penos, prinç Belzebuth, Leviat ha Satan,
Ne deuït d'am zicour ha d'am lemel a boan,
Pe da derei gouzoug ar sorcerrien ingrat
A dêu dre o maji d'am renta nec'het mat.

PHARAON.

Alôn, tud rebelus, quittait va fales;
Ha c'houi, prinç Putiphar, sònjit dre peadres
E vezint punisset dre dourmantchou neve,
Rac, mar dôn Pharaon, ne vanqin qet deze.

PUTIPHAR.

Va Frinç ha va Roue, mar cavit apropos,
Ni rai dê labourat hac en deiz hac en nôs.
N'hon eus nemet cresqi o foànniou en antez,
Hac ober dê qerc'hàt o-unan ar matier.

PHARAON.

Hit eta, Putiphar, ha ne zaleit qet;
Grit se gant dilijanç, me ho ped d'am reqet;
Rac, herves a velàn, o deus intantion
D'am priva eus va sceptr hac ive eus va zron.

Sortiul a reont.

## Daouzecvet Dialog.

Putiphar, Ar Someiller, An Archer, An Herod.

Putiphar.

Va zud ha va gardou, ret è bremâ zouden
Antren dre violanç er guær eus a Gessen,
Da redoubli o foan d'an oll Hebreanet,
Balamour ma fell dê n'em renta mutinet.
Getu amàn ar pez a gommand ar Roue,
Ha c'hoas e vo ret dê qerc'hat o oll danve.

Ar Someiller.

Gout a rit, Prinç puissant, e meus intantion
Da renta dêc'h homach eus a greiz va c'halon.
Hor brassa plijadur a vo executi
Bolonte ar Roue hac ive ho hini.

An Herod.

Gouzout a rit pell zo, Autrou Prinç Putiphar,
E meus, pa ven fachet, eur gouraj hep e bar.
Me rai dê labourat hac en nôs hac en de;
Hac an nep a c'brogno me ambo e vue.

An Archer.

Va Frinç ha va Autrou, partiomp pa garfet,
Ha ni ho sicouro, n'ho pe qet a vorc'hed,
Enqeit m'am bo va brec'h ha va c'hleze tranchant,
Me rêi deze bale, hep oher compliment.

Putiphar.

Demp èta, Autrone, hac hastit, mar qeret;
Ret ê caout ealz couraj, ha bea vel tigret.
An nep a gontesto ordrenanç ar Roue,
Me rêi sailla e gorf coulz evel e ene.
N'ho pe a greun true ouz eur seurt canailles:
Ra vint exterminet en oll evit james.

Sortial à reant.

PUTIPHAR *hac e mùi.*
AN HEBREANET *a antre qerqent.*

PUTIPHAR.

Mutinet a Judee, clêvit gant modestî
Ordrenanç ar Roue, evit e observi.
Commandi a ra dèc'h hirio e Vajeste
Da doubla al labour pini a rit bemde.
Ur milier teol a rit entre peb escouaden ;
Mes bremân e touplot, pe me dorro ho penn,
Abalamour d'Aaron ha d'e vreur Moyses,
O deus choqet ar Prinç ebars en e bales.

RUBEN.

Ne alfemp qet, Autrou, hac e torfec'h hor penn,
Ober daou vilier teol entre peb escouaden ;
Ha mar dê ar Roue qen terrupl coleret,
N'eo qet varnomp e tle en em venji nepret.

SIMEON.

Demp en hano Doue, va breudeur, m'ho suppli ;
Mes cruel oc'h, Autrou, fellout hor goal-drêti ;
Rac gouzont a rit mat ne ouffemp birviqen,
Ha pa dlefemp mervel, ober ho courc'hemen.

AN HEROD *d'an Hebreanet.*

Ha me a assur dèc'h, hep na lavarân gaou,
E raoco peb-unan fournissa labour daou,
Ha pourvei danvez er fêçon mar qerfet,
Rac an nep a vânco a vo sur calgennet.

LEVI.

Protectour Israël, homân zo pinijen !
Doue da gonsolo an nep zo evellen
Casset ha digasset evel al loened mud ;
C'hoas ar re-ze a ve soignet mat gant an dud.

AN ASCHER.

Qercoulz ê did tevel na guervel da Zoue,
Pa ne glêv ac'hanout nac en nôs nac en de.
Ma carfac'h adori Jupiter, Hyènes,
Ho labour, m'en assur, ne ve qet qer dies.

PUTIPHAR.

Alôn-ta, va gardou, hastit monet gante;
Contit o deveziou acqetus bras bemde;
Hac an nep ne rai qet al labour dê roet,
A labouro en nôs, ha c'hoas vint calqennet.

*Sortial a reont.*

---

## *PÊVARZECVET DIALOG.*

AN HEBREANET, MOYSES *hac* AARON *a antre.*

JUDA.

Moyses hac Aaron, dre ho simplicite
E zoc'h bet er pales o choqi ar Roue;
Ha bremâ ni a raac evit se souffr amân
Eus an insolançou oc'h eus bet grêt deân.

MOYSES.

Petra a lavarit, va breudeur qèz, aze?
Gaou oc'h eus, bezit sur, an eil hac eguile:
N'hon eus comzet outân nemet gant pep respet;
Hac onspen: Doue ê en d'oa e gommandet.

ISAKAR.

Redoublet e zê demp hor poannioù en antier,
Hac omp anter varo dre fetic ha mizer.
Ha mar chomomp nemeur ebars er stat trist-mâ,
E varvfomp dre'n hentchou pa zônjimp nebeuts.

AARON.

Ret ê n'em resina da volonte an Ee,
Ha credi sur hor bo souden hon liberte.
Pa ê en gloar Doue qement a lavaret,
E vo eus ho poannioù sansiblamant touchet.

ZABULON.

Ni ne gontestomp qet da renta da Zoue
Bep nôs ha bep mintin acton a garante.
Neb a zo eveldomp sujet d'ar rouane,
N'allont qet pa gueront cavet o liberte.

MOYSES.

Esperit, va breudeur, c'hoas ur vech em c'homzou,
Ha me a bromet dèc'h asistanç an ênvou.
Rac-se, en em dennit, ha me a gonsulto
Doue bras Abraham, da c'hout petra vezo.

NEPHTALI.

Mâ eta, Moyses, bastit prest ober ze:
Pedit-àn d'hon lemel eus a gaptivite;
Ha ma elfomp ur-vech bea en liberte,
Ni rai en e enur sacrifiçou bemde.

Sortial a reont.

---

*PEMZEGVET DIALOG.*

MOYSES *daoulinet :*

Autrou, dra hoc'h avis em boa antraprenet
Proposi d'ar Roue hor bea permetet
D'antreal en dezert evit sacrifia
D'ho Majeste divin : refuset òn gantâ.
Trêtet òn bet gantân evel eur rebelua
Hac eun den revoltet, eur sorcer maleürus.
Mes nê qet evit se a fell dìn, va Doue,
Dont d'en em brosterni dirac ho Majeste.
Pa deuàn da zònjal en deus ar grueldet
Da drêti qer crual ar bobl oc'h eus crouet,
E pedàn humblamant exces ho madales
Da renta libr ho tud a zo en diènes;
Rac credi a reont a zeo me, va Doue,
A zo caus d'an tourmant a rêr dê souffr bemde.

DOLE.

Moysea, va mab qer, qè c'hoas bete'r raç-se,
Ha lavar eus va feurs e zê va bnlonte

E permetfe d'am pobl da vont incontinant
D'an dezert, pe m'er grai hep dale drouc-contant.
MOYSES.
N'oun penos, va Doue, e yafen birviqen
En presanç eur roue qer cri, qen inhumen:
Chasseet vin gantân certen eus e halea,
Ha gant brutalite e vin stlapet ermes.
DOUE.
Ret e zê dit eredi e zòn-me oll huissant
En êe hac en douar, dre oll antieramant,
Hac e zê me a ro pouvoar d'ar rouane,
Ha pa blijo ganén m'en lamo digante.
Consider e'hoas ouspen e zòn dre oll presant,
Ha mar pe neb ezom, me a vo da vonrant.
Qê hardi, Moyses, ha qüitta peb affer
Evit renta servich d'as Toue, d'as Crouer.
MOYSES.
Me ya, va güir Doue, huan da vont brémâ:
Me e garfe e ven prest d'en em sacrifia
Evit avanç ho cloar en hnella degre,
Ha c'hoas n'ouffen pê avoalc'h ho carante.
MOYSES, d'e vreur Aaron:
Demp, va hreur, adare da gavet Pharaon
Da c'hout ha ni ello tenerrât e galon.
Bet e meus ar honeur da velet va Doue,
M'en deus bet ravisset va c'horf ha va ene.
AARON.
An den-ze, va breur qer, zo terrupl caledet
Qement ha qer hian ehars en e bec'het,
Ma vo sur impossubl da zen dont d'er picat,
Rac e anchantourien er pella diouz ar mat.
N'eus fors: demp-nì d'e gaout en hano hon Doue,
A zo calz pnissantoc'h eguet o'ê ar Roue.
Moyses hac Aaron a barti evit mont d'ar pales.

## *ACT III.*

### *Qenta Dialog.*

PHARAON *hac e suit a antre.*

MOYSES *hac* AARON *a antre qerqent.*

MOYSES.

Majeste souveren, leun a brosperite,
Deut ôn c'hoas d'ho cavout abeurs ar güir Doue,
Evit goulen ganêc'h, gant fe ha carante,
Da bermeti d'e bobl, mar be ho polonte,
Da vonet d'an dezert eun daou pe eun tri de
Evit sacrifia eno d'ar güir Doue.

PHARAON.

Imposter miserabl! ret e vez iffrontet
Da antren em pales, pa meus da chasseet.
Clêvet ec'h eus pell zo va resolution:
Clasc a res da valeur ha da berdition.

MOYSES.

Va fardonit, va Frinç, mar dòn re demerer:
An neb en deus crouet ar bed-mâ en antier
En deus va digasset expres mat ho pete,
Evit disclêria dêc'h tenor e volonte.

PHARAON.

N'oun petra am ampech da zont da bunissa
Dre eur supplîç terrupl an daou maleürus-mâ.
Me ell assuri mat ne zeus biscoas güelet
Dirazòn, em pales, qementse iffrontet.

AARON.

Distroit, me ho ped, humblamant, va Roue,
Ha selaouit ervat dreizomp comzou Doue:
Mar domp en ho pales adare distroet,

Eo dre urzon Doue : rac-se hor selaouet.

PHARAON.

Pa vi ouz ar potanç, iffrontet, insolant,
E vo sur va speret ha va c'halon contant;
Rac ne hretantàn qet e vezo adoret
Nemet Jupiter bras dre hêvar c'horn ar bed.

MOYSES.

En hano an Doue en deus crouet ar bed,
Me rai c'hoas, va Roue, amàn, mar permetet,
Eur miracl hurzudus bep nep dale timat:
Me chencho dour an Nil ractal ehars en goad,
Evit disqeuz penos, da guement zo presant,
Ne zeus nemet Doue a zo oll-huissaut.

*Moyses e stlap e vouialen en Nil, pehini en em cheuch en goad.*

PHARAON.

Dre'n Done Jupiter hac an oll Doueou,
Ma na òn mizerahl, daouest d'am oll vadou.
Petra zervich din-me cavet princet puissant,
Ps ne zicouront qet d'am lemel a dourmant?

AR C'HENTA ANCHANTOUR.

Va Roue oll-huissant, n'en em chagrinit qet
Evit c'hoariellou eus a dud insanset:
Me rayo eur miracl coulz evel o hini,
Hac a vo güelet mat hremaic gant pepini.
Hit huan, Paj hian, da guerc'hat eur veren,
Ha me chencho an douren goad bremâ-zouden.

AR PAJ *a êru gant dour, hac a lavar :*

Dalit-ta, Anchantour, cetu aze dour net;
Bremàn ni a velo pelec'h ma ho speret.
Moyses hac Aaron a ra'r pez a garout:
Daoust ha c'houi a ello ive cavet ho cont.

AN ANCHANTOUR.

En hano Belzehuth, Jupiter ha Pallas,
Me gommand d'an dour-mâ ractal dirac ho fâç
Da zont da chench en goad, ma veln ar Roue

Pebini ac'hanomp en deus ar visione.
Sellit, impocritet; poent ê dêc'h adare
Sònj eo eon affer all, mar tromplit ar Roue.

MOYSEA.

Doue a ziaqeuzo, araue ma partiio,
Euo daro eus e buissanç en deus bet roet din,
Ebars en e baoo me a gommand d'ar goad
Zo er rivier an Nil m'en devo da güîttât,
Ha distrei adare eo e natur qenta;
Mes evit ar pesqet a zo maro bremâ.

AARON *d'an Anchantour :*

Gout a rit ober drouc, mes nan e repari:
Ne rit birviqen mann ne deut da invoqi
Ho tisoulou cruel, pere oll a c'halvet,
Ebars en prejudiç da Groues ar stered.

AN ANCHANTOUR.

Te, sorcer mizerabl, a gonsult ar seurt-se,
En avis suborni ha laqat ar Roue
Gredi da fals lezeu ha da fals miraclou;
Mes tromplet out dija ha serret da c'henou,
Rac, ma ne zistro qet ar goad ebars en dour,
E zeo c'houi a vo eaus, impocritet traitour.

PHARAON.

Autrou prinç Putiphar, roit din asistanç,
Rac e màn va speret eun nebeut en balanç,
Da c'hout en pe fêçon elloat en em venji
Eus ar sorcerien màn a ra din calz anvui.

PUTIPHAR.

Majeste gallondus, eun Prinç for ha prudant
A dle n'em arrêti ha sònjal meüramant
En crimou an dud-màn, qent dont d'o funissa:
Amzer a vo goude d'en em examina
Var o actionou, ha neuze e refet
Ober o funissa gant pep seurt crueldet.

MOYSES.

C'hoas en ho supplian, va Frinç ha va Roue,
Da zont d'am permeti ma cassin pobl Doue
D'an dezert evit offr eur sacrifiç deân:
En ho profit ê, Sir, qement a lavaràn;
Rac ouz va refusi, e refusit Dooe,
Hac ec'h ell en em venj eus ho perversite.

PHARAON.

Impocrit infernal, carguet a lachete!
Ha te zôoj a comzes amân ouz da Roue?
Ne oun penos ec'h eus memes an hardisson
Da gomz er fêçon-ze d'eur Roue var e drôn!
Te lavar e fell did ober sacrifiçou!
Perac n'o res-te qet, frippon, d'hon Dooeou?
Rac da c'hoordrouzou vên ne reont qet aur din,
Nemet clasc da valaur ne res mui diouzin.

AN SOMMELIER. Moyses, ac Aaron a sortî.

Deut pa garo ganê'h, va Roue, da leina;
Laqet ê an doubier, ha ne vanc mui netra.

PHARAON.

Antreit, va Frinçet, em pales da leina,
Ha goude hon repaa ni allo decida
Petra dleimp d'obar var sujet Moyses,
Rac meurbet insolant e zê bet em pales.

Sortial a reont.

*EILVET DIALOG.*

DOUE, MOYSES, AARON.

MOYSES daoulinet.

Va Doua, va C'hrouer, avit qement a ràn
Zo a grenn inutil, hervez aur a velàn.
Qer cri ê ar Roua, ha qer dinaturet,
Na ello a galon biqen bea touchet.

DOUE.

Me a zisqeuzo sclêr d'an tirant Pharaon
Qemer evit Profet bremàn da vreur Aaron.

Rêi a ràn pouvoar did gant pep seurt liberte
Da dourmanti diouc'h-tu an impi cruel-ze.

MOYSES.

Qenta gouli, va breur, a rimp-ni d'ar barbar,
Vo carga a raned en antier e zouar,
Evit disqeuz deàn penos ê dre zouçter
E fell d'ar güir Doue touch calon ar pec'her.
An eil a vo loened bunumus ha picant,
Hac a ampoezonn ar vrô antieramant.
D'an drede e vezn qellien bras importun,
Qercnulz en e bales vel en ty ar c'hommun.
Ar bêvare gouli, ma n'en em amant qet,
Ni scoy eus ar vocen an oll anevalet.
D'ar bempet, ma talc'h c'hoas bea dinatnret,
Ni ray ar memes tra d'an Ejyptianet:
O c'hargo a c'hôriou hac a laour incurabl,
Hac a ray dê bea ar vech-se mizerabl.
D'ar c'hoec'hvet ni atrinco grizill aca a eur stat
Ma teuy da ranversi nll d'an douar a blat;
Qement vo exposet d'an amzer horrupl-se,
An dud hac al loened a goeo hep bue;
Hac ar zeizvet gouli vn an devalijen
A rënn nôs ha de en Ejypt hepmuiqen.
Cetu aze, va breur, ordrenançou Doue,
Ret ê o guenderc'hel gant pep fidelite.

AARON.

Pharaon maleürus! pa ê diu commandet
Venji da oll grimou, e vo executet.
Ni ya da bunissa da grimnu execrabl,
Drę ma nut incredul, barbar, abominabl!
Rac-se, evit commanç, ni gargo a raned
Da zouar en antier hac a amprefanet,
En bevelep fêçon ne po mui nep abri,
Rac lenn vo a ranet da bales, den impi.

Sortial a reont.

## Trivet Dialog.

Putiphar, *disesperet oll, a antre gant e suit, haç a lavar gant glac'har :*

Me renonçfe a grenn d'am lezen ha d'am stat,
Jupiter, ma ne deuit d'am zicour-me timat.
Carguet ê va fales a raned, eur spont ê!
Ar zal, an oll gamprchou, ha memes va goele,
En hevelep fêçon, ma ôn bet oblijet
Da hignat d'ar grignel e clasc outa tec'het,
Disesperet ôn oll; me rànc en em laza,
Ma na gar Jupitar donet d'am asista,
Ha d'am delivra prim eus an amprefanet :
Ia, beta'm goele int dre millier pignet;
Ar palea, tro-vardro, zo carguet aneze.
An dro-màn vo nec'het Pharaon, va Roue.

Ar Someilleg. Sortial a ra.

O Doue Jupiter! petra an dra-màn ta?
Ne zeus nemet maleur dre oll bars er vrô-mâ.
Cetu ni tourmantet pell bras zo gant raned,
Ha bremàn ao êru ne oun peseurt loened
D'ober ampoesoni an Ejypt en antier.
Daouest eta petra zo caus eus bor mizer?
Caguet ê ar pales ha camprchou Pharaon
Eus ar aeurt loened-se, qen a grën gant spouron.
Bete memesamant cabinet ar Roue
A zo oll, crac'h ha traòn, carguet eus aneze.
Me gred e zeus hep cess dec mil ouz va ficat;
Va lesqi a reont evel tân pe ʃinad;
Rac ma ne deuont qet souden da chench a rout,
E laqint an Ejypt en nec'h hac en hirvoud.
Me ya eun tu benac da dremen va anvui,
Da c'hout ha me gavo moyen d'am zoulàji.

Sortial a ra.

AN HEROD.

Me a gred sur e zêo diaoulon an ifern
Zo en form a guellien o c'hrigonch va esqern.
Aojandri a rint sur, me meus aoun ouz a ze,
Ar vocen en Ejypt : Pebes maleur ve ze!
Ne ouzòn qet penos en em viret oute,
Pa n'eller en ober en pales ar Roue.
Tremen cant mil a zo ebars en ur vanden
Etoues blêo pepioi eus an officerien.
Ma ne deu Jupiter souden d'hor zoulaji,
Qentoc'h bea vellen, eo güell eo em veuzi.
N'hon eus mui a repos nac en nôs nac en de
Gant al loened fal-màn digneet er c'hontre.

EUL LABOURER. Sortial a ra.

O Doue Jupiter! tad an oll Doueou,
Êchu ê ar vech-màn eus va zy, va madou:
Maro ê va c'hezeg, va zaout ha va dénved,
Coulz hac al loened all. Hit pelec'h a gueret,
Ne glêfot nemet cri ha desolation;
Eru ê ar vocen a dra zur er c'hanton.
Evidòn-me n'ouzòn penos en em zicour:
Laqet òu er vech-màn, allas! dindan an dour.
Ret e vo d'an dud qèz arat ha chareat;
P'èo crevet hor chatal, e vint oblijet mat.
Me ya eun tu benac da aveli va fenn,
Pa na gar an àneou lacat fin d'am ànqen.
Birviqen ne zalc'hin na ty na tieguez:
Echu ê va chanch-vat hac ive va buez.

AR C'HENTA ANCHANTOUR. Sortial a ra.

Penos, prinç Belzebuth, petra ê qement-mâ,
Na deuit d'àm zicour, va mignon fidela?
Güelet a ràn ervat e zòn abandonet
Gauêc'h en general ha gant ho consortet.
Cetu carguet va c'horf demeus a c'houliou,
Goloet òn dre oll eus a bustulenaou.

Ha pa c'halvàn sicour eus ar vedeciaet,
E zint cl'ìn coulz ha me eus ar memes clénved.
O oll soign a laqont o clasc en em voellat,
Ha c'hoas ne allont qetdont abenn ouz se mat,
Hastit eta buan da zont d'am zoulaji,
Pe astennît eun dorn da zont d'am poignardi,
Pe otramant me ya da derri va gouzoug:
Neuze da viana ne zantìn nep seurt'droug.

AN EIL ANCHANTOUR. Sortial a ra.

Palejarnibie l ne meus manqet eur atrill;
Na ell den resiata oua furor ar grizill:
Pladet ê d'an douar an dud hac al loened;
An tyez hac ar goez n'en dint qet espernet.
Qement zo n'em gavet exposet d'e rigor,
A zo exterminet dre oll gant e fulor.
An hed, an oll greunion, parqeyer, prajeyer
A zo distrujet oll. Pez horrol! pez mizer!
Credi ràn emedi an diaoul var vale,
Pe e zê Jupiter coleret nôs ha de.
Me ya bremâ var ae da dempl bras Apollon,
Gant güir humilite d'ober va orêson.

AN ARCHER. Sortial a ra

Êru ê ar vech-màn ar bâr eus ar maleur:
An hardia memes a gièn gant an horreur
O velet loened fall, goespet ha lamperrîen
O tont da ravaji hed al laboureriên.
Qement o deus cavet chommet var an douar
O deus devoret oll... Sònjit pebes glac'har!
An deillou bars er goue a zraillont a bep tu,
Ar yêot hac al louzou, betec an douar ru.
Rac-se, sònjomp bremàn ober reflexion
Evit gouzout penos soulaji hor c'halon.
Pa è dêbret va hed, va yêot coulz ha va foen,
Eo qercoulz din diouc'h-tu mont da derri va fenn.

Sortial a ra.

*PÊVARVET DIALOG.*

**Doue** *ha* **Moyses** *a antre.*

**Doue.**

Moyses, va mab qer, qent an degvet gouli
E zeo ret dêc'h bremàn monet da ordreni
Derc'hel an Oan Pasçal prest, ma vo immolet.
Var benn pemp de amàn e viot partiet.
Evit an urz formel ma ellot en dêbri,
E rànco peb famill dont d'en em assambli.
Peb-unan gant e dud a immolo e oan,
Da zêbri en qichen neuze evit ho coan.
Ret e vo dêc'h caout sònj da deurel dê e voad
Var lein ho torojou : grit se hep ancouât,
Evit ma vo rentet d'an Ejyptianet
Dre vercon ar goad-se an oll droug o deus grêt.
Ar re a vo peintet o dôr gant ar goad-se,
N'o deus nep nec'hamant da gaout ouz qementse;
Eur merc patant hepqen eo d'ar bunition
A meus-me rezervet en andret Pharaon.
Ordrenit d'ho tud chom en o za da zêbri,
Gant eur vas en o dorn ive gant pepini,
Evel tud a ve prest da hentchal assambles,
Gant peb humilite ha calz a zantelez.
En instant m'ho po bet cònje da bartia,
E rànçfot, va mab qer, mont da avertissa
Ar bobl da ampresti ar vessellou arc'hant,
M'o devo qementse evit o fêamant,
Evit disqeuz penos an traon preciussa
A rànqer em zervich donet oll da renta.
An deiz varlerc'h ar Pasq, pa veot partiet,
E vo fin d'an amzer am boa predestinet
Goechall da Abraham e souffrje e ligne,
Hac e vijent esclav ermes eus o c'houtre.

MOYSES.

Me ya ta, va Doue, pa deuit d'am c'hommandi,
Da annonci dê oll prest en em brepari:
A nflammit va c'halon demeus bo carante,
Evit ober d'ho pobl credi ar virione.

DOUE.

Hast eta, Moyses, buanna ma elli;
Me vo bepret ganet en qeit ba ma vevi.
Lavar dê nep ne deuy d'ober ar Pasq ganet,
A vo antieramant eus va graçou privet.

MOYSES. Doue a zisparis.

Êt oc'h, va güir Doue; n'ellàn mui ho qüelet:
Me zant ho carante dre va ene scuillet.
Me ya da assambli bugale Israël,
Evit ma partifomp hep dale mui nep pell.

Mont a ra da gaout an Israëlitet. Un Ejyptian a antre.

UN EJYPTIAN.

Eus an oll maleuriou a deu d'hor c'bastia,
E zeo ar gouli-màn a zo ar sansipla.
Pelêc'h e zêo chommet an eol, tad an astrou,
Pa ne deu da rêi demp sclerder e rayonou?
Na allomp güelet maun nemet diouz ar goulou,
Gant an devalijen zo deut var an astrou;
Ne velomp mui Phebe gant e berruqen blond
O tonet er vrò-màn evit ober e rond.
Credi a ra dìn-me eo êru fin ar bed:
Ar mercon spontus-màn a vere se, me a gred.
Stignet ê enep demp elemantchou an êr,
Güelet a reomp ze aboe nebeut amzer.
Me gred e mâ Doue o poulsa qementse,
Hac e màn enep demp qereoulz evel an êe.
Cetu ne deu pelloc'h nemet amprefanet
Hac a zevor an bed dre ma vent divnanet.
Neus forç... ret e vo dìn invoqi va Doue
Da bellat divarnomp qer bras calamite.

Me ya bremâ d'an templ gant peb humilite,
Mar teuy d'hor pardoni, mar be e volonte.

Sortial a ra.

---

## Pempet Dialog.

*Cheffou ar Sinagog a antre dre eur c'hoste;*

Josue, Aaron, Caleb, *etc, dre eun all.*

Moyses.

Ar peoc'h ra vo ganêc'h, va breudeur, va ligna:
Deut òn d'ho saludi abeurs ar güir Doue,
Evit annonci dêc'h gant ar brassa respet
Derc'hel an Oan Pascal prest da vea immolet,
Abars ar bempet de demeus ar mia qenta,
Rac hor Pasc a refomp qent eguet partia.
Evit an beur formel ma rànqer e zêbri,
E rànc ar famillon dont d'en em assambli
Pepini en e dy, bac immoli eun oan
Ha dêbri'n e guichen neuze evit bo coan.
Ret e vo dêc'h caout sònj, grit se bep ancouat,
Evit, pa deuy an Æl d'an Ejyptianet,
An dorojou a vo gant ar goat-se peintet,
A vo rentet exant eus ar bunition
Pini vo exercet en andret Pharaon.
En bor za e ràncomp bea onz e zêbri,
Gant eur vaa en bon dorn ive gant pepioi,
Evel tud a ve prest da benchat assamblea,
Gant peb humilite ba calz a zantelez;
Ha goude m'ho po bet cònje da bartia,
E ràncfot, va breudeur, monet da ampresta
Ar vassellou arc'hant a gafot er guêr-mâ,
Rac Doue a gommand gante e zervicha,
Evit disqeuz penos an traou preciussa
A zo vit e zervich en beur ma plij gantâ.

C'hoas en deus lavaret : An neb a refuso
Immoli'n Oan Pascal, queuz bras en devezo;
Rac ne antreo qet en douar promettet,
Na qenebeut biqen en pales an Drindet.
Cetu eno ar pez a gommand demp Doue :
Ret ê senti outàn divar goust hor bue.

AARON.

Ret a vemp dinatur, cruel ha didrue,
Sònjal hepqen refus da zenti ouz Doue!
En ê hor güir Grouer, éo hepqen' adoromp;
En ro demp ar vua, ha deàn an rentfomp:
Ha qeit ha ma vezimp ebars ar vue-màn
E ràncomp consacri hor c'halonon deàn.

JOSUE, *genta Barner.*

An oll a die gant joa clasc an occasion
Da zervicha Doue eus a greiz e galon;
Pa ro demp ar vue, herveam'en deus pouvoar,
Ne dleomp labourat nemet evit a c'hlnar.

CALEB.

Gaot impatiantet e sònjomp nôs ha de
Pe da goulz ec'h ellimp bea en liberte,
Evit sacrifia en gloar ar güir Doue,
Ha renta mil graçou ive d'e Vajesta.

PHINE.

N'ho neus a emet sònjal en nep zo occupet
Bars er c'hargou public, ha monet d'o c'havet,
Evit qelenna dê gant fe ha curanta
Immoli'n Oan Pascal en glnar ar güir Doue.

HEURI.

Hn rêson a zn mad; mar plij d'ar Sinagog,
Evel a ra dìn-me, ne vo qet nep storlog;
Rac ne vo qet êzat lacat da ententi,
Pa ê ar vech qenta e teuer da immoli.

CORE.

Pemp de antier hon eus da gonclui var ze-

Mar qeromp n'em zicour an eil hac eguile
Ni rayo dê compren ebars en bèr gomzou
Vel m'eo deus lavaret Doue, bor güir Autrou.

DATAN.

Qementse a rànc dont a r'benou Moyses,
Pe ne gredint qet se, bac e ve coulz paoues
Evel sònjal da rêi da grêdi d'ar public
An dro a zo qer eaer, pa n'eu dê politic.

ABIRON.

Ret vo o assambli ebars en eur vanden,
Hae ec'h elfot oeuze crial var boez ar penn.

NADAB.

N'bon eusnemet sònjal monet expres d'ozy,
Pe ne vouezimp ervat biqen o iostrui;
Rae ealz eus aneze zo meurbet ancien,
Ha n'en dê qet êzet foura ze en o fenn.

ABIUT.

Mar qerit me yêlo d'o diguemen amâ,
Da e'hout petra' zònjit. Ze a ve ar güella;
Hae ec'h elfot neuze var bo patiantet
Dooet d'o exorti er fêçon ma qerfet.

MOYSES.

Ni a ya o bete, va breur Aaron ba ma,
Evit ne ignoro nicun eus aneze.
Ha c'houi va breudeur all, oc'h eus ententamant,
En em breparit oll, ba beit vijilant,
Rac ne lavaràn mann nemet abeurs Doue;
Ha mar lavaràn gaou, ra gollio va bue.

Sortial a reont.

---

*C'HOBO'HVET DIALOG.*

BUGALE JACOB *a antre.*

NEPHTALI.

Demp gant bumilite, va breudeur, va ligoe,
D'immoli'n Oao Pascàl ebars eo gloar Doue.

Ar c'hig-màn a zêbrfomp hen voas evit an Oan,
P'hon eus offret ar goad en sacrifiç deàn.

DAN.

Pa vemp güenn, va breudeur, demeus a bep pec'het,
Evel-an oaüe-man hon eus bet divoadet,
E teuy Doue goude, dre voyen ar maro,
D'hon guervel da gonta ha d'hor c'hass d'al lymbou,
Hac e chommimp eno qen'a blijo gantâ
Digass da repari pec'het hon tad qenta.

AZER.

Frotompive gant soign goad eus hon dorojou,
Da beur-accomplissa gourc'hemen an Autrou,
Rac fennos, a glêvàn, e tisqeulo Doue
Lod demeus e buissanç en pales ar Roue.

BENJAMIN.

Varc'hoas, a meus clêvet, var lavar Moyses,
E qüittaimp an Ejypt, me gred, evit james.
Daouest deàn pelec'h e plijo gant Doue
Hor c'hass da chom neuze ar rest eus hor bue!

MANASSES.

Demp d'en em assambli pepini en e dy,
D'ober ar goan Pascal gant pep seurt modesti.
Doue a zisposo evel ma cavo mat
Demeus hor bueou, pa blijo gant e c'hrat.

---

## SEIZVET DIALOG.

### AN ISRAELITET RASSAMBLET.

MOYSES.

En hano'r güir Doue a grouas ar bed-mâ,
Hac a deuy, va breudeur, un deiz d'hon redima,
E zeo poent demp commanç, gant fe ha carante,
Da ober hor Pascal en enor d'hon Doue.

AARON.

Ret é demp ajissa en güir benitantet:

Maleur evit an nep a vo impocritet !
Offromp a galon vad hor c'horf hac hon ene
Gant ar goan Pascal-mâ en enor da Zoue.

RUBEN.

Harça, tribu Ruben, clèvet a rit bremâ
A betra e comzer er poent principala;
Hac an nep na ell qet prononci a c'henou,
Offrit-bi da Zoue e greiz ho calonou.

SIMEON.

Va zud ha va famill, humblamant ho pedàn
Da renta'r brassa gloar da Grouer ar hed-màn,
Da zèbri'n Oan Pascal an eil hac eguile,
Pa ê commandet demp gant an Autrou Doue.

LEVI. Daoulina a reont.

Roit demp, va Doue, ho penediction,
Pa ê evit ho cloar eo ar golation,
Ma ellimp oll eun de monet gant an æle
D'ho meuli d'an èovou het an eternite.

JUDA.

Grit ma ellimp souden, va C'hrouer, va Doue,
Antren oll en hor brô ha caout al liberte
Da veuli ho Hano dreist qement zo er bed,
O flastra gant hon treid Doueou ar bayanet.

ISAKAR. Sevel a reont.

Commançomp, va brendeur, ar banqet divin-mâ,
Pa ê Doue memes a deu d'hor c'honvia;
Goulennomp humblamant digant e Vajeste
Da gonsacri deàn hor c'horf hac hon ene.

ZABULON.

Doue bras Abraham, humblamant ho pedàn,
Bezit moralamant ganemp er banqet-màn,
Ma ellimp er hed-màn oher ho polonte,
Moyenant ho craçou, qercoulz evel en êe.

MOYSES.

Rentomp oll, va breudeur, rentomp graç da Zoue,

Demena ar repas-mào, gant peb humilite,
Ha goulennomp ar c'hraç da dremen ao nôs-màn
Hep coea er pec'het na displijout deàn.

*En em retira reont.*

---

## Eizvet Dialog.

**Doue** *eus e Varadoz.*

Disqennit, va daou æl, Gabriel, Raphael,
Er guær a Vabiloo, ha ze hep nep appel;
Lazit soubitamant an oll henaouerien,
Qement zo en Ejypt, ha ze bremâ-zouden.
Commancit da guenta en pales Pharaon,
Lazit e vab bena zo pignet var e dron,
Ha ne rezervit den, daouest d'e galite,
Nemet pobl Israël ne douchfot qet oute.
Ao dorojou a zo demeus a hoad merqet,
A ràncoc'h da dremen hep ober drouc abet.

**An Æl Gabriel.**

Me ya, ô va Doue! gant peb soumission,
Bremâ-zoudeo vatan d'ar guær a Vabilon.
Me laqai ar spouron dre oll ebars en qær,
Pa zizanaveoot hon Doue, hor C'hrouer.

**An Æl Raphael.**

Antreit, Gabriel, en pales Pharaon,
Lazit e vab bena zo pigoet var e dron,
Ha me a ya bremàn da bales Putiphar:
Dre an daou-ze' ràncomp disqeua hon oll pouvoar.

*An Æl Gabriel a antre hac a gav ar Prinç cousqet.*

**Gabriel.**

Difun, mab ar barbar, ha diatro ouz Doue.
Rac e zout en instant ma colli da vue.
Qeit ma persecuti an Israëlitet
E vo coler Doue var da gorf exercet.
Receo ar recompanç eos da iniqite:
Coulz ha da dad e zout leun a impiete.

*An Æl a laz mab ar Roue gant e gleze, hac a nij d'an én.*

## *Naovvet Dialog.*

Ar c'henta Paj a zired da velet, hac a guerz da gaout ar Roue.

Pharaon *hac* Ar C'henta Paj.

Ar C'henta Paj.

Difunit prontamant, m'ho suppli, va Roue;
Deut ôn da annonc dêc'h, allas! qêlou neve,
Hac a rai d'ho calon bea oll glac'haret:
Me zant dija em c'breiz vac'halou baoor fraillet.

Pharaon.

Perac, Pajic bian, onde qer contristet?

Ar Paj.

Aoun a meus, va Roue, da zont d'eo lavaret.

Pharaon.

Lavar din hardimant ractal ar virione,
Ha oa zale pelloc'h d'en lavarat din-me.

Ar Paj.

Ho mab hena a zo, va Frinç ha va Roue,
Bremâ zouden vatan maro en e vele,
Hep ellout lavarat ue goms hepqen ouz den;
Ze en deus estonet hoc'h oll officerien.

Pharaon.

O Doue Jupiter! ha guir è qemeotse?
Hac ên a ve possubl e ve c'hoarveet se!
Penos, Maro barbar! e zout bet qen hardi
Da antren em pales evit va outraji?
O Eny! ha possubl ve ho pe bet permettet
Laza va mab hena, hep m'en deus meritet!
Ha c'houi o c'hout ervat e voa va heritier
D'am sceptr, d'am c'hurunen, ha d'ar vrô en antier!
Ha c'hout, Jupiter bras, a gommand d'au ênvou,
Peoos oc'h eus-hu bet permettet d'an ancou
Da vea bet lazet mab Doue an douar,

Ha c'houi o c'bout ervat e voamp ingal hep mar!
Deut, c'houi, va Doue Mars, da vea din fidel
Evit va asista da ober ar brezel
D'an èn ha d'an douar, d'ar maro dinatur,
Evit tenna venjanç a varv va c'hrouadur.

PUTIPHAR. *Sortial a ra.*

Jupiter, Apollon, hac an oll Doueou,
Penos oc'h eus-hu bet permettet d'an ancou
Dont da extermina va mab ehars va zy!
Me garje ho pije exercet ho furi
Var guement mad a meus dìn-me var an douar,
Ha prezervet va mab. Mervel ràn gant glac'har.
Penos-ta e vo grêt en pales ar Roue,
Ma tigüe dìn ive dont da goll va bue?
Pa ê maro va mab, ê collet va madou:
Mil malediction a roàn d'an ancou,
Ha da guement a ell bea occasion...,
Mes petra a velàn?... Eru ê Pharaon.

PHARAON.

Ac'hanta, Putiphar, petra zo a neve?

PUTIPHAR.

Va mab hena a zo maro, ô va Roue!
E mòn e teplori eur maleur qen horrubl,
Hac o crial venjanç ar c'henta vo possubl.

PHARAON:

Ma voa deut, Putiphar, d'ho clasc, d'am c'honsolï,
Rac ar memes maleur zo êruet em zy.
Maro ê ar vecb-màn ornamant Babilon,
Pa ê maro va mab, ar c'haera Pharaon.

AR C'HENTA ANCHANTOUR.

Oh! Pluton infernal! penos e permettet
Laza va mab hena, hac én oaz ho caret!
Gouzont a rit ervat e voa e vrassa joa,
Aboue ma ê ganet, hepret ho servicha.

PHARAON.

Distroit, Anchantour, ma clêvin ar rêson,
Ha lavarit amân a betra è qestion.

AR C'HENTA ANCHANTOUR.

Va mab qèr zo maro, allas! ô va Roue:
Qementse a deu sur da frailla va ene.
Ne zeus netra pen-caus ouz eur seurt trabison
Nemet an daou sorcer Moyses hac Aaron.
Ha ma n'o lezit qet, va Frinç, da bartia,
E zê grêt diouzomp pa zònjimp nebeuta;
Rac Doue Israël, daouest petra è ze,
A zo oll-galloudus var an oll rouane.

AN EIL ANCHANTOUR.

Êru è ar vogen hac ar gontajion
Da zistruja en oll ar guær a Vabilon.
Ia, an darnvuia demeus an oll brincet
Betec an dives demeus an esclavet
N'o deus ty en Ejypt hep caout maro o zud:
Ar maro zo dre oll, ha var al loened mud.
Dre ze e meus sònjet tachout, ô va Roue!
Da zavetai qær, bo tud hac ho pue;
Rac ma ne bermettit souden da zortia
An Israëlitet da vont eus ar vrô-mâ,
E vimp-ni oll en risc da ràncout perissa:
Ar bobl zo glac'haret d'o bugale hena.

PHARAON.

N'hon eus nemet sònjal bremâ, va frincet qer,
Petra a rimp-ni-ta evit savetat qær;
Rac mar dè grèt exant an Israëlitet
Eus ar maleurioù-màn, omp qiriec en effet.

AR C'HENTA PAJ.

Me zo bet en Gessen, va Frinç ha va Roue,
Evit ellout ervat anaout ar virionè.
E maint oll en repos ebars en o goele,

Ha vi a zo amàn en danjer-hor bue.
Ouzpen uguent mil den zo maro en nôs-mâ:
Ne vot qet pell-amzer evit hor peur-laza.

PUTIPHAR.

Va Frinç ha va Roue, ma vu c'houi am c'hretfe,
E yafemp d'o c'havet gant pep sincerite,
Hac ec'h ordrenfec'h dê prontamant partia,
P'o deus bremàn lazet nep a gariemp muia.
Me gred en em fiont var buissanç o Doue,
Rac ennes, a meus aoun, a zicour aneze;
Hac a guement gouli hon eus souffret amâ,
An Israëlitet n'o deus souffret netra.

PHARAON.

Demp eta, Putiphar buanna ma elfomp:
Moyses ê o chef; ouz ennes e comzfomp:
Lavaromp-ta deàn partial pa garo,
Cass gantàn e oll dud hac o madou d'o brô.

Sortial a reont.

---

# DECVET DIALOG.

PHARAON, MOYSES, *hac o suitou.*

PHARAON.

Moyses hac Aaron, vi zo deut d'ho cavet,
Rac an nôs divea omp het oll sponronet
O clêvet ar c'harnach demeus hor bugale,
Da c'hout ha c'houi onffe petra zo caus ouz se.

MOYSES.

O Roue Pharaon! Doue an oll ênvou
En devoa ho pedet lias dre va guenou
Da bermetti d'am pobl da vont enpad tri de
Da ober sacrifiç public d'e Vajeste;
Mes ho calon vel dir a voa qer caledet,
En despat da guement a viraclou voa grêt!
Mes êru ê ar poent ma fell d'e Vajeste

Disqeus dêc'h e zêo én Mestr an oll Rouane.
En ê en deus scôet eus ar marn soubit
Hoc'h oll grouadurien, da zisqeuz e gredit;
Ha ma ahuzit c'hoas demeus e vadelez,
E ral dêc'h mui-nuz-mui santout ho tallentez.

AARON.

Pa gargjomp an Ejypt da guenta a raned,
Qellien, loened picant, hac a c'brizill calet,
Neuze e prumetjoc'h hon lezel da vonet;
Mea ne brisjot zo qen da zonet d'hor c'hlêvet.
Chench a rejot prest c'hoas a resolution:
C'houi voar hac én zo guir an dra-mâ, Pharaon.
Mes, Doue Israël na entent qet c'hoari
Pa ve demp qestion da zont d'e adori.

PHARAON.

Gouzout a rit ervat em boa ho permettet
Da vont enpad tri dez en dezert d'e gavet,
Ma carjec'h dilezel en antier ho crague;
Mes c'houi n'em opposas hac a refusas se;
Bremàn me ro dêc'h urz ha pouvoar absolu,
Hep nep condition, da bartial diouc'h-tu.
Cassit hoc'h oll grague, ho madou, pa guerfet,
Ha commancit ho hent evel ma tezirfet.
Eur c'hraç a c'houlennàn diganêc'h, qent monet:
Hor miret diouz maleur en amzer da zonet.

MOYSES.

Va Frinç ha va Roue, ne gafen qet flatal
Eun den eus ho merit, nac ho pouvoar royal;
Mes gouzout a rit mat nc'h eus hon offancet
Ha retranchet ar mat ive en hon andret,
Mes ouz hon offanci ec'h offancit Doue,
Ha bremâ en em venj ouz ho perversite.

PHARAON.

Qementse, Moyses, a zo oll tremenet;
T'ho ped d'ancouat oll qementse em reqet.

Ni a yêlo bremàn, mar be ho polonte,
D'ho cundui ive, va oll brincet ha me.

AARON.

E zeomp, va Roue, eta da bartia.

PHARAON.

Hit eta, va zud qer, ar c'henta ar guella.

MOYSES. *Ar Roue hac e sul a zorti.*

Va breudeur, va ligne, poent bras ê prepari
Ar pez zo necesser evit hor c'hundui
Da ober bor beach, pa ê bet ar Roue
Hac ar Brincet ive o rêi demp-ni cònje.
Ret e vo demp caout bleud d'ober bara azym
Enpad ar seiz devez, rac Doue en estim.
Ar bara a azym a zo bara hep goell,
A rancomp da zebri, diodan boan da vervel.
Dre ze ho cònjuràu, abeurs ar güir Doue,
Da vea en stat vat, mar carit ho pue.

AARON.

Ret vo demp, va breudeur, dont da solemnia
Gant eur zantelez vras ha respet an deiz-mâ,
Ha dont da zilezel pep labouriou terrien :
Nemet prepari'r boued ne rei'r servicherrien.
Hac ar pez a chommo demeus an deiziou-mâ
A vezo qer santel evel ao deiz qenta.
Mes goulennomp ar c'hraç digant ar güir Doue
D'hor miret a bec'het en nep fêçon ive.

JOSUE.

Ni a ray gant joa vras qement a gommandet,
Pa ro demp, ar barbar, liberte da vonet.
Calz e cavàn penos e cred c'hoaz resista
Qer ferm ouz hon Doue, hep cavout aoun ountâ.

MOYSES.

Ret ê demp, va breudeur, bremâ zouden rotant,
En em brepari oll ha bea dilijant,

Rac hirio ê an deiz en deus choazet Doue
Da laqat Israël ebars en liberte.

CALEB.

Demp eta, va breudeur, en hano'r güir Doue
D'executi'r reqet a c'houlennomp bemde;
Rac marqeromp hasta güelet douar Gessen,
E zê poent bras demp mont, hep coll mui nep termen.

AARON.

Ho peit ive sònj da vont da ampresta
Ar vessellou arc'hant a gafot er guær-mã,
An aour hac an arc'hant, hac ar mein precius;
Qemerit-e hardi; roet e vint joaüs.

MOYSES.

Hit eta, va breudeur, mall a meus e yeffec'h,
Ha ni'yêl da guerc'hat relegou paour Joseph.
Clêvet ho poa penos voa promettet deân
E yaze da repoś en douar Canaan.

HEUAI.

Hastomp eta da vont, ar güella e ve ze;
Bíscoas ne ris beach qer joaüs ha qer guyê;
Rac ma ellomp eur vech en em denna ac'han,
E vimp caiz evurus en hor brô a Canaan.

---

## UNNECVET DIALOG.

PHINE, AR SOMEILLER, AN ARCHER, *etc.*

PHINE.

Me ho salud, Autrou Someiller ar Roue;
Êru ôn da hedi ho jenerosite
Da bresta ho vessel evit daou pe drj de,
Da vont da hresanti sacrifiç da Zoue,
Hac e promettàn dêc'h gant pep fidelite,
Qerqent ma tistroimp, renta dêc'h aneze.

AN SOMEILLER.

Ret e vo dèc'h antren, Autrou, mar plij ganèc'h,
Ha mar a meus eun dra a elfe servich dèc'h,
M'eo royo joaùs bras, qementse zo dleet
Entre amezeyen coolz evel mignonet.
Var o'o devo offanç, e zòn meurbet cootant
Da bresta dèc'h gant joa va vesselou arc'hant.

PHINE.

Hastit eta, Autrou, pa è ho polonte,
Rac an amzer a bress da bartial fete.

*Sortial a reont, hac an Herod a autre qerqeat.*

COAN d'an *Herod*.

Ha dèc'h, autrou Herod. Entre güir vignonet
N'eo qet ret n'em jeni en nep fèçon ebet.
Prestit dìn, hep dale, ho vesselou arc'hant,
Da offreur sacrifiç d'hon Doue oll-buissant.
Qerqent ma vin distro, m'o rento amâ dèc'h :
Beit tranqil var ze, ha n'ho pe qet a nec'h.

AN HEROD.

Biscoas, Autrou, ne voec'h importuo d'ao ty-mâ;
Er c'hootrol : gant joa vras ho recever ennâ.
Antreit, me ho ped, ha choasit eus ho c'hoant,
Qercoulz eus ar re aour evel ar re arc'hant.

*Sortial a reont, hac ec'h antre qerqent eun Archer.*

DATAN.

Archer, deut òo amân gant hast bras d'ho cavet,
Da c'houlen diganèc'h, sur o'am refusot qet,
Prest ho vessel arc'hant evit daoo pe dri de,
Da offr eur sacrifiç en eoor d'hon Doue,
N'ho pezit nep morc'hed : ha padalfe mil scoèt,
Me eo rento oll dèc'h, beit persuadet.

AN ARCHER.

Deut en ty, Autrou qèz, ha qemarit ho c'hoant;
Me gavo dèc'h re gaer en aour hac en arc'hant;
Mes laqit eves mat ne zigüesse dèze
Pe bea pe droqet, pe chenchet goude ze.

*Sortial a reont.*

## DIOUZEGVET DIALOG.

*An Israelitet a zru oll assamblez.*

MOYSES.

Harça ta, Israël, pa omp oll preparet,
E qercoulz partia en hano an Drindet.
Goulennomp, qent commanç, benediction an Ee,
Ha partiomp neuze en gloar ar güir Doue.

ABIRON.

Prest omp oll Moyses, d'en em laqat en hent;
Ni a zento ouzoc'h, va c'hredit, hep nep fent.
Pêvar c'hant trêgont vloas zo e zomp en Ejypt;
Mes Doue dre e c'hraç hon laqa da vont quit.

An Israëlitet en em zispos da vont en o hent.

AN ÆLE A GAN.

Partiit, Israël, gant fe ha carante
D'an dezert, evit offr sacrifiç da Zoue;
Ni ho cunduo en de evel en eur goabren,
Hac en nôs e vezimp evel eur golonen.
Laqit hoc'h oll fisianç ebars ar güir Doue,
Ha n'bo tilezo qet nac en nôs nac en de.
Gant eur golonen tân e vezot cunduet,
Qeit ha ma vo ganêc'h lezen Doue miret.

NADAB da Moyses.

Va aotr, distroit ha sellit, m'ho suppli,
Casra counabren tân zo oua hor c'hundui!
Qer solêr evel an de eo e apercevân,
Aboue m'omp commancet d'oberar veach-mân.

MOYSES.

Doue a zisqens dempcerten dre guement-mân
E zê én hor c'honduel lec'h a bilj dèan;
Ha qement a laqaf e goufianç en Ee,
A vo sur sicouret en e necessite.

AARON.

Va breur, êrn an nôs, poent ê demp reposi,
Ma ellimp ouz an de ervat en em blaci.
Reposomp-ta bremàn en qever ar c'hars-màn,
Rac darn a zo scuis bras a garfe disconiza.

MOYSES.

Va breur, gallout a rit ober ho polonte:
Ra chommo-ta amàn da zisqüiz pobl Doue.
Displeguit ho tellou en qever ar c'hars-màn,
Rac evit an nôs-màn ni a lojo amàn.

ABIUT.

Eur golonen a dân a zo aziouc'h hor penn:
Qement-mâ a zo sur admirapl da gompren.
Cunduet omp en de gant eur goun abren woen,
Bremàn unan a dân a ro demp sclêrijeu.

AARON.

Neus netra impossubl da volonte Doue:
Ên a reiz an douar qercoulz evel an êe.
Gûelet a rêr dija an effet eus a ze:
Qement tra zo er bed zo dindan dorn Doue.

---

## *TRIZECVET DIALOG.*

### PHARAON *hac e suit.*

AR SOMEILLER.

Êt en ta Israël, va Frinç ha va Roue,
Entrezec an dezert gant pep solemnite!
Ha friponet gante, var van o ampresta
Ar vesseliou arc'hant a voa bars er gœar-mâ.
Qement a voa em zy, perlez ha diamant,
Va habijou zo qen, va vesseliou arc'hant
A meus prestet dêze dre va simplicite,
Rac promatti a rent o rentu dìn goude,
Ên hevelep fêçon ma'ne zistroont qet,

E zòn laqet gante cazi da glasc va boued;
Ha qercoulz ar re all ive dre finesse
A zo trappet an eil qercoulz bac eguile.

PHARAON.

Certen, me n'ouzòu qet dre bez condition
Hon eus dê permettet da güittat Babilon;
Rac ma ne zistroont adare d'ar vrô-mâ,
E chommo c'hoas hor c'hær hep dont da vatissa.
Cetu ni c'hoas var vâr da gaout servicherien,
Rac int a laboure buan a dra certen.
Gant se o deus qüittêt ar vrô en jeneral,
Ha pa zòojàn en ze me deu da zispital
En hevelep fêçon mameus c'hoant, va Princet,
Da redec var o lerc'h evit ma vint paqet,
D'o c'hontraign da zistrei, memes dre violanç,
Pe d'ober brezel dê mar greont resistanç.

PUTIPHAR.

Nemedoc'h na ell coll qement all, va Roue,
Hac a rai, mar mancoot, da zistrei d'ar c'hontre.
Ne voa netra em zy eus a draou precius
Ne meua prestet dêze, ne oun pe dre abus.
Qement ha qer bian, ma ne zistroont qet,
E meus collet gante ouzpen uguent mil scoët.

AR C'HENTA ANCHANTOUR.

Ho coll, Prinç Putiphar, oc'h eus consideret,
Mes var goll ar re all n'eo em arrêtit qet,
Ra vin me mizerabl ma ne gollàn gante
Ouspen trêgont mil livr, ma ne yêr davite.

AN EIL ANCHANTOUR.

N'en em abusomp qet amàn da siaouri;
Mar doc'h determinet d'o heuill da d'o foursi.
Fremen ra an tri de aboue m'int partiet,
Hac int a redo caer, p'o deus hor gouzet.

PHARAON.

Dempeta, va Princet, da guemer hon armou,

Ma vezó assumblet va zod ba va gardou.
Ha c'houi, bit, va Herod, dre va marcbossiou,
Da lacat ateli diouc'h-tû va c'barosiou
Ha va oll ronceet, da c'hout ha ni alfe
Ober dêze distrei d'an Ejypt adare.

AN ARCHER

Va Frinç ha va Roue, me ya bremâ vatant
Da ober observi hoc'h oll gommandamant.
Me laqai en daou dol hoc'h arme var e droad,
Ha ma ne zistroont, n'en em gavint qet mad.

PHARAON.

Harça, Princet vaillant, qemeromp hor goaffiou,
Ha demp gant dilijanç da c'hout ha ni allo
Qemeret Israël, ar mutinet mechant;
Ma ne garont ganemp distrei absolumant,
Ret e vo demp disqeuz hor c'houraj marsial,
Mar fell dêze trêi faç ha bea disleal
D'am armeou vaillant, pere n'o deveus qet
Bet o fâr e nep lec'h en pêvar c'horn ar bed.

AN HEROD.

Ne gredàn qet e vent qer simpl eus a speret
Da fellout ober façz d'an Ejyptianet.
Int a zo puissant bras, tud grêt eus an armou;
C'houi a ell, mar qerit, attaqi an ênvou,
Ha var boez va bue me rai d'an Doueou
Crena gant ar spouron demeus ho armeou.

AR SOMEILLER,

N'en em abusomp qet da ziscouri var ze,
Rac ma ellont achap, e qerzint nôs ha de;
Ha ma ellont tremen en tu-all d'ar Môr-Ru,
Birviqen, marteze, n'o güelimp en nep tu.

AN ARCHER.

Cetu'n Hebreanet, va Frinç ha va Roue,
Campet etal ar môr, oc'h invoc o Doue.

En em arguilomp oll, evit n'em gonclui
En pe fèçon ellout buan o attaqi.

PHARAON.

Alôn, Prinç Putiphar, commandit d'an arme
Evel den jenerus ha mignon d'ho Roue.
Demp evel ar gurun var ar ganailles-se.
O Jupiter! grit demp rêi eur fest vat dèze.

*Mont a reont en ront.*

---

### *PÊVARZEOVET DIÀLOG.*

AN HEBREANET A ÊRU.

RUBEN, *o velet an Ejyptianet, a gri:*

Fora! sicour! Sortiit ermès eus ho tellou,
Ceto ni mizerabl gant hor sacrifiçou.
Eru ê Pharaon gant eun arme puissant
D'hon extermina oll, me gred certenamant.

SIMEON.

O Doue Abraham! petra ê qement-màn?
Hac êru ê Pharaon hac e arme amân?
Oh! nan .. Neus nep moyen da dec'hel diounte,
Pa hon eus ar Môr-Ru hac înt a bep coste.

LEVI.

N'en em abusomp qet amàn da ziscouri:
Mes en em assamblomp vit en em gonclui
Petra vo da ober er stat trist ma edomp,
Pe ni en em rento, pe en em gombatfomp.

JUDA.

Hastomp monet bete Moyses hac Aaron:
Ar re-ze a zo caus d'hon tribulation,
Hac a rànco bremàn donet d'hon delivra,
Pe ni laqai o goad hep dale da ruilla.

*Mont a reont da gaout Moyses hac Aaron.*

ISAKAR.

Pocnt ê dêc'h sortial, Moyses hac Aaron,

Ermès eus ho tellou : èru ê Pharaon
Ganteun arme puissant evit hor c'hemeret:
Dêc'h-bu ê da zòujal penos e vezo grêt.

ZABULON.

Harça, lavarit demp, cos bongreet timat,
Perac eus an Ejypt oc'h eus grêt demp qüittat.
Ret voa dêc'h hon digass amàn da berissa?
Mes m'hon eus nep offanç, e varvot da guenta.

MOYSES.

Esperit c'hoas urvech, va breudeur, en Doue,
Hac e teuy dre e c'braç da recour hor bue.
Adressit ho monezion entrezec hac an êe,
Ha n'em dransportit qet ên coler evelse.

NEPHTALI.

Mar guellit hon zicour gant hoc'h orêsonou,
E vo da dalvout dêc'h bete fin ho teyou,
Hac c'houi ho taou zo caua, gant güir el lavaràn,
Eus an oll mizeriou a zantomp er vrô-màn.

AARON.

Ho crosmol, va breudeur, a ya betec an êe:
Ho pet paciantet ha fizit en Doue.
Gouzout a rit biscoas n'en deveus refuset,
Pa deuer d'er pedi gant eur galon barfet.

GAD.

Ho taon e zoc'h qiriec ens hor berdition,
Hac ho taou ho po sur memes punition,
Nemet dont a rafec'h, ha ze absolumant,
D'hon tec'hel ouz Pharaon bremâ zouden vatant.

DAN.

Ia, hac hastit prest, rac en stat fall e zomp;
Ar brassa maleuriou zo prest da zont varnomp.
Nevelomp nemet mòr demeus a eur c'hoste,
Pharaon eus eun all êru gant e arme.

MOYSES *var e zaoulin.*

O Doue! prosternet gant güir humilite,

Me en em stou amàn dirac ho Majeste,
Da hedi humblamant ho carantez ardant
Pa zelivra ho pobl a skilfou an tirant.
Güelet a rit penoa e zomp credet coupabl
Gant hor breudeur memes, qement int mizerabl!
Nobstant da guementse, ec'h ouzoc'h, va Doua,
Ne meus grêt netra oll nemet ho polonte.

DOUE.

Moyses, va mab qer, hastennit ho coalen
Bremàn var ar Môr-Ru, em hano souveren,
Ha grit se gant güir fe, hac ho po liberte
Da dremen en dezert hep nep difficulte.

MOYSES.

En hano'r güir Doue en deus crouet ar bed,
An ên ha qement so, an dud hac al loened,
Me gommand did, Môr-Ru, dont d'en em separi,
Ma ello pobl Doue dont d'en em savetai.

Sqei a ra gant e vouialen ar Môr, pehini en em separ diouc'h-tu, hac e tremenont a droad-sec'h, an dour a ez dê eus a bep coste.

Avancit, va breudeur; güelet a rit bremâ!
Ar miracl-mâ a dle donet d'ho confirma.
Piou, güede qement-màn, a doueto nullamant
A buissanç hon Doue, nemet tud ignorant?

AZER.

O Doue! va C'hrouer! me a anzav hirie
E zoc'h Mestr absolu an douar hac an êe.
Ni ya en ho hano da dremen d'ar bord all,
Rac hon adversourien hor press, sionas, gant mall!

BENJAMIN.

O Doue immortel! bras ê ho carante
En andret tud ingrat oc'h offanç nôs ha de.
Pardon a c'houlennomp digant ho Majeste,
Hac a drugareca exces ho carante.

MANASSES

Demp eta, va breudeur, adreus ar passaj-mâ
A zo grêt gant Doue evit hon delivra.

### *Pemzecvet Dialog.*

Pharaon *hac e arme a boursu an Israëlitet.*

Ar Someiller.

Va Frinç ha va Roue, poursuomp mar qeret;
Ma achapont er môr, cetu ni revinet.
Separet ê ar môr dre urz o Doueou,
Hac e yint d'an dezert, laeron vil hor madou!

Pharaon.

An hent zo evidomp qercoulz hac evite:
E maint en creiz ar môr; saillomp oll varneze,
Ha ni o distrujo evel chass anrajet,
Da zisqeuz dê laeres ha bea revoltet.

Mont a ra er môr gant e arme. Tân ha curun a ra.

Putiphar.

Roue bras Pharaon, n'en em aheurtomp qet;
Troet ê hon Doue bremân en hon henep:
Protej' ra Israël, ar mutinet ingrat;
Distroomp var hor c'his, hac e rayomp ervat.

Pharaon.

Demp eta, Putiphar, distroït an arme;
Crena a ràn gant aoun e colfemp hor bue.

Doue *da* Voyses.

Distroit ouz ar môr, Moyses, va mignon,
Evit güelet ar fin demeus a Pharaon.
En hac e oll arme a rànco perissa:
Er Môr-Ru e rento e huanad divea,
Evit disqeuz d'an oll, en amzer da zonet,
Nep a gombat va zud a gombat em enep.

Ar môr en em zôr var Pharaon hac e arme, hac o beuz oll.
An Israëlitet rentet var bord ar môr hac ermea a zanjer.

Aaron.

Ret e vec'h insancet evel enr Pharaon,
Ma n'en dê ho calon en admiration.

O velet un Doue carguet a garante
O combat evidomp gant pep fidelite.

JOSUE.

Evidòn me lavar ve gredfen birviqen
Sellet ouz an ênvou na gourenni va fenn,
Pa deuàn da zònjal en madelez Doue,
Pa zònjàn hor maliç hac hon iniqite.

CALEB.

Ar pez a zo caeroc'h, è sònjal, va breuder,
E ve bet digoret ar Môr-Ru dre'n anter,
Da rêi demp liberte! hac ar roue cruel
En creiz ar môr a ranc neuze ractal mervel.

HEURI.

Perac ne màn amâ qement den zo er bed,
Evit ma ve an oll o c'halon treantet
Eus a c'halloud Doue hac eus e vadelez,
Evit renta enor atao d'e garantez!

PHINE.

Ia sur, va breudeur, bras ê ar garante
En deus en hon àndret birio ar gùir Doue.
Just e ve demp renta deàn hon oll graçou,
Hac e drugarecat eus e vadefezou.

CORE.

Ret e vije bet sur Pharaon foll birie,
Da gredi combatti a benep hon Doue!
Güelet a rêr ervat n'oa nemet eun impi,
Ha n'en d'oa nep rêson da zont d'hor c'hombati

DATAN.

C'hoas pa gonsideràn en hon oll dallentez,
Hac en pu ssanç Doue, ne deuàn eus va souez;
Rac dre ma veritomp mui a bunition
Eguet Princet a voa en arme Pharaon,
Nobstant se e zint oll gant ar Môr-Ru fonnqet,
Ha ni, dre c'hraç Doue, a zo oll prezervet.

ABIRON.

C'hoas o guélàn ac'hann, va breudeur, o veuri;
Pell brase maint er môr qent dont da sumerji.
Sot ê neb a bretant combatti ouz Doue,
Rac én zo triomphant en douar hac en êe.

NADAB.

Tostaomp, ma eHomp, d'ar Profet Moyses,
Ma rentfomp da Zoue graç eus e vadelez;
Protestomp en deiz-màn adori hon Doue
Evit Mestr absolu an douar hac an êe.

ABIUT. Mont a reont da gaout Moyses.

Deut omp, Profet santel, da bedi ho crandeur
Da ober, mar plij dêc'h, evidomp eur faver:
Desqi demp eur voyan da veuli hon Doue,
Ha renta mil graçou bepret d'e Vajeste,
Drc m'en deus hon tennet eus ar gaptivite
A zouffremp en Ejypt gant pep docilite.

MOYSES.

Bet ê demp, va breudeur, dre eur c'hantic neve,
Renta bremâ souden hon homach da Zone.
Va c'hoar, c'houi a râneo disqi ar c'hantic-mâ,
Nenza va breur Aaron a gano da guenta
An action a c'hraç da Grener ar stered,
Hac en confusion d'an oll enemist.

( Bremân e canont ar C'hantic neve. )

Rentomp ni oll graçon, va breudeur, da Zoue;
Goureomp hor mouezion iva betec an êe,
P'en devens grêt demp oll, dre eur miracl patant,
Dont da dreuj ar Môr-Ru ha bea triomphant.
Pharaon, e arme a zo bet oll beuzet
Ebars creiz ar Môr-Ru, ha ni oll savetet.
Hoc'h œuvrou, va Doue, a zo oll burzudus:
Var douar ha var vôr c'houi zo victorius.
Grêt oc'h aus demp tremen adreus dre ar môr-mâ,
Var ar zabron memes, hep dont d'en em c'hlebia.
Pharaon hac e dud, hon adversourien marvel,
Coulz hac e armeou, o deus ranget mervel.

Ho hano dre'r bed oll ra vo atao meulet
Gant an oll, mes dreist tout gant an Israëliet,
P'oc'h eut grêt demp treujt triomphant ar Môr-Ru,
Dre ho puissanç divin, hep danjer en nep tu.
Ar barbar Pharaon hac e oll armeou,
En creiz ar môr horrubl a êchu o deiziou.
Roit demp, va Doue, eur güir anaoudeguez
Demeus hoc'h oll galloud hac eus ho madélez,
Gant fe hac esperanç ebars ho carante,
Evel a ra en de bepret hoc'h oll Ælez,
Ha ni hivisiqen, entro pad hor bue,
A gano melodi en gloar ho Majeste.

---

## ACT IV.

---

### QENTA DIALOG.

*Bugale Jacob a antre en dezert.*

RUBEN.

Lavarit dîn, m'ho ped, va breudeur, qent mont qûit,
Petra n'eus hon laqet da güittat an Ejypt
Evit mervel gant naon ebars an dezert-mâ,
Hor bugale ha ni, pa zônjimp nebeuta?

SIMEON.

Gouzout a rit ervat piou zo occasion
Da guement poan hon eus ha tribulation:
Moyses fell bea Mestr var oll Israël,
Hac ober e zen bras oc'h ober demp mervel.

LEVI.

Me lavar n'er grai qet, rac en particulier
Ne dle qet commandi da eur bobl en antier;
Rac mar marvomp amân, ni hac hor bugale,
E vo sur Moyses qiriec demeus a ze.

JUDA.

An errol zo ennân zo en hor pennou oll:
Seulvui e permetfot an den-ze en e errol,

Seulvui n'em avanço da zont d'hor c'haptira,
Ha c'hoas vo drouc-contant o clêvet qement-mâ.

ISAKAR.

Ma ve an impocrit o pignat d'ar jibet,
Me n'am he tam true certen ouz e velet.
Doue ne lavar qet dont d'en em brecipita,
Na douet d'an dezert evit mervel ennâ.

ZABULON.

Ar c'hontrel a lavar, clêvit nep a garo;
En em zicourit oll ha me hu sicouro,
Pa ne güe eus an êe qefeleguet rostet,
Da derri o naon bras d'ar re o deus hirboed.

NEPHTALI.

Carguet ê an den-ze eus a impocrisi,
Divar goust an dud sot a so ouz e gredi,
O clasc e vo comzet hed an oll amzerion
Demeus a Voyses hac eus e lezennou.

GAD.

Demp da c'houlen outàn hac én en deus sôqjet
Da rêi demp da goania, pa ê êchu hor hoed;
Rac, hac e yemp amân hep fin o tiscouri,
An hini en deus naon a dle en em nec'hi.

DAN.

Na yeomp qet qer lach; lavaromp crac deâu,
Ma na hourye qet demp, goaz a ze evitàn;
En a dle supporti an oll evenamant,
Rac én ê hep mulgen a zn caus d'hon tourmant.

---

*EIZVET DIDALOG.*

MOYSES, AZER, BENJAMIN, *ha re all a antre.*

AZER.

Ha dêc'h, Profet santel: êra omp d'ho cavet,
Rac an necessite en deus hon obljjet

D'ho pedi da bourvei eun dra d'hor bugale,
Rac n'hon eus nep seurt tra da rêi da zêbri dê.

BENJAMIN.

Ia, respontit prest, hep nep difficulte,
Pe e zoc'h er moment ma collot ho pue,
Rac êchu ê hon hed, hor bleud hac hor bara:
An nep a zônj beva a ranc cavet eun dra.

MOYSES.

Gout a rit, va breudeur, pet miracl en dens grêt
Doue au Doueou d'hor bea delivret.
Ha mar dê bet c vrec'h puissant d'hor menteni,
E vo qen liberal da zont d'hor sustanti;
Mes ret ê esperi en e vizericord,
Ha tec'hel dreist pep tra demeus a bep discord.

MANASSES.

Na c'houlennomp netra namet gant ezom bras:
Roit demp da zèbri, u'eus fors pe gri, pe boas.
Ha dreist-oll d'ar grague evel d'o bugale;
Pa vàrvont gant famin e zeus truez oute.

AARON.

Esperit, va breudeur, c'hoas evit an deiz-mâ:
Doue ne garfe qet ober demp perissa.
Ni ya da vont hon daou bremàn en orêson,
Da c'houlen digantàn fin d'hon affliction.

MOYSES *var e zaoulin.*

Dompter bras Pharaon, mar be ho polonte,
Distroit, ni ho ped, eur zell eus a drua
Da gonsoli ho pobl an a necessite,
Pe e coeo, siouas, er c'hrosmol adare.
Neo qet avoalc'h deàn gouzont an oll merit
Oc'h aus en delivret eus a vrô an Ejypt,
Dra eur miracl patant qer sclêr evel an da,
Bepret màn en em glem en e necessite.
N'en dê qet aus va foan en am glêmàn bremâ:
Me garfe ec'h alfen en em sacrifia
Evit ho prassa gloar, va C'hrouer, va Doue,
Da bêa a valiç hac e iniqite.

DOUE.

Moyses, va mab qer, varc'hoas eus ar beure
Grit d'am pobl sevel oll qerqent ha goulou-de,
Hac e cavo dour mad, glujuri ha caillet
Evit terri e naon couiz evel e zec'het.
Ouspen, coea rêi c'hoas ar mân demeus an êe
Da zervich da vara ha da vevanç dêze,
Sepet ma credint mat ebars va oll gomzou,
Ha ma observint reiz va oll gourc'hemennou.

MOYSES.

Me ya, va güir Doue, gant joa ha carante,
Da annonci d'ho pobl tenor ho polonte.
Exces ho madelez a ra dêc'h bor c'haret,
Ha nan hon œuvrou mat, va C'hrouer beniguet.

RUBEN. *Moyses a zorti.*

Partiit, va breudeur, buanna ma elfet;
Carguet ê oll ar c'han en antier a gaillet,
Eus a c'hlujuri caer hac eus a yer ive.
Ret ê demp profita, pa omp en paourente.

SIMEON.

Hon Doue, va'breudeur, en bon necessite,
A zigass demp jibier, dre eur güir garante;
Ha gouscoude, siouas, hon eus an imprudanç
Da vurmuri bemdez enep e Brovidanç.

LEVI.

Petra ê ar glizen en deus grêt en nôs-mân?
Carguet ê an douar amàn dre oll gantàn!
Demp da c'hervel ractal Moyses hac Aaron,
Da renta rêson demp petra ê qestion.

---

*TRIVET DIALOG.*

MOYSES, AARON, *hac o suit.*

JUDA.

Moyses hac Aaron, êru omp d'ho cavet,

Rac eur glizen zo grêt e deus hor surprenet.
Dre ze e suppliàn bremàn ho carante
Da denna hor speret demeus an eston-ze.

MOYSES, *o tisqeus ar mân :*

Emàn ê, va breudeur, güir bara an Æle,
A zo digasset demp memes demeus an ê.
Qemerit dioutàn ar pez zo necesser
Evit mezur fete hu famill en antier.
Rac se en jeneral bastit da zestumi,
Rac pa zavn on eol e commanço teuzi;
Mes ne zestumit qet nemet evit fete:
Cetu aze an urz en deus roet Doue,
Evit disqeuz demp oll fiziout er Brovidanç,
Ha ne vanco biqen da rêi demp asistanç.

AARON.

Doue a ordren c'hoas miret deiz ar Sabbat:
Evit se d'ar güener savit oll mintin mat,
Ha qemerit ar mân neuze evit daou de,
Rac ar zadorn a zo consacret da Zoue.
Oll e zomp oblijet da zont d'e zantifia,
Dindan boan a bec'het, gout a rit qement-mâ.

ISAKAR.

Ni rai, gant graç Doue, qement a gommandet,
Ha pa dlefemp andur bea merzeriet.
Mar domp bet re frajil en amzer dremenet,
Ni a vo santeloc'h en hini da zonet.

MOYSES.

En em retiromp oll da ober hon repas,
Hac er fin aneàn, va breudeur, rentomp graç
Da Zoue Israël; güelet a rit bemde
E teu da bourvei-en hon necessite.

Sortial a reont.

## Pêvarvet Dialog.

*Memprou ar Sinagog a antre.*

CALEB.

Phine, Heuri, Core, va mignonet fidel,
Güelet a rit penos e somp prest da vervel,
Hor bugale ha ni ebars en dezert-mâ,
En defot ne gavomp eur strill dour da eva.

PHINE.

Clascomp gant eves bras ha calz attantion
Eur feunteun pe eur punç amâ dre ar c'hanton,
Rac evit an dour-mâ a zo qer sall ha tra,
Hac bon ampoezonfe, mac'h efemp diouta.

HEURI.

Ar paz am nec'h muia, eo an innoçantet,
A ranno o c'halon, a meus aoun, gant sec'het.
Calz a zo yaouaoqiq ha meurbet delicat,
Hac a varvo certen, ma n'o deveus dour mat.

CORE.

Qeit ha m'hor bo da chef an den fall Moyses,
Birviqen, va breudeur, ne vimp nemet dies.
Carguet è e speret eus a impocrisi:
Penevertàn e voamp en Ejypt hep anvui.
Eno, pa labouremp, e voamp oll bevet mat,
Mes hirio ar mân-mâ nê nemeur eus hor grat.

DATAN.

Demp da c'houlen outàn gant calz a vodesti
Petra rêi da eva d'hor bugale ha ni,
Ha pa hor bo clêvet è resolution,
E trêtimp aneàn certen gant eur rêson.

ABIRON. Monta reont da gaout Moyses.

Lavarit, Moyses, hep cojou, hac hastit,
Perac oc'h eus grêt demp qüittat eus an Ejypt

Da vervel gant an naon ha sec'hed er vrô-mâ,
Hor bugale ha ni, pa zònjimp nebeuta?

MOYSES.

Ar mân-mâ, va breudeur, a zo eun test patant
E zê en hon andret Doue mad ha puissant.
Güelet a rit penos e eoe bemde ganet
Da rêi demp hor bevanç, ha c'hoas en em glemmet!

NADAB.

Hon ezom, Moyses, hon laca da barlant;
Excusit, gouscoude, mar demp re insolant.
Tachit m'hor bo dour mad da derri hor sec'het,
Ha ni rai adare qement a gommandfet.

MOYSES.

Juntrit ho pedennou, m'ho ped, gant va hini,
Ha tavit da c'hrosmol, va breudeur, m'ho supplii
Deut oll da gredi ferm ebars ar güir Doue,
Hag bo sicoure c'hoas en ho necessite.

ABIRON.

Dempets, va breudeur, gant güir gontrition,
Da c'houlen ouz Doue induljanç ha pardon;
Hac en amzer da zont e rêglimp hor bue,
Moyennant e c'hraçou, conform d'e volonte.

Sortial a reont.

---

## *Pempet-Dialog.*

MOYSES *var e zaoulin.*

Crouer, Conservatour d'ar bed ha d'an astrou,
Ha me dlefe parlant na sellet an êavou,
Evit tad zo remet qer dû gant o c'hrimou,
Ma meus horrol memes o clèvet o c'homzou!
Güelit ervat, m'ho ped, Roue or rouane,
Nemet drouc-caraz ouzoc'h ne reont mui nôs-de.
Me c'houlen humblamant birio, ô va Doue!
Var bennou va daoulin induljanç evite.
Promettet ho poa dìn, p'ho caelis da guenta,
E teujec'h dre ho craç bepret d'am asista.

Fontet vàr guementse e credàn, va Autrou,
E plijot exoci bremàn va fedennou,
En eur accordi demp, mar plij d'ho madelez,
Eur feuntéun a zour mad vit ho pugale guez.

DOUE.

Moyses, va mab qer, distro bremâ zouden
D'ar c'han, ha cass ganet eus ar re ancien
Eus a dud Israël. Qerz da venez Horeb,
Sco da voalen eno, ha me did a bromet
E po dour a zourcen da derri da zec'het;
Mes ret ê dê credi ar pez meus lavaret.

MOYSES.

Me ya, va güir Doue, gant peb humilite,
Bremâ zouden vatan d'ober ho polonte.
Me a zisqenzo sclêr d'an oll grosmolerien
Ne garit nemet rê hoc'h oll grouadurien.
Deut, tadou a famill, ganén d'am asista,
Hac e roy Doue dèc'h dour mad evit eva.
Bemdez e c'hrosmolit enep d'e Vajeste,
Nohstant e pourve dèc'h en ho necessite.

Mont a ra d'ar roc'hel, hac êru eno, e lavar:

En hano an Doue demeus a Israël
Me deu da gommand did bremâ raotal, roc'hel,
D'en em digueri prest, daouest ma out calet,
Ha da rêi eur feunteun da derri hor sec'het,

Qerqent eur zourcen gaer a zour mad a zired eus ar roc'hel.

Evit, va mignonet, demeus an dour mad-se,
Ha na zisfiît mui a brovidanç Doue.
Hac e ve ret e vec'h qer caled hac eur men,
Ma ne rentit homach d'ho Crouer souveren;
Qer cri evel an dir eo certen ho calon,
Ma ne c'houlennit qet ouz Doue ho pardon.

AARON.

Emào zo, va breudeur, eur miracl dreist natur,
Hac a dle confonti qement a gred murmur.
Sellit-ta eur roc'hel o senti ouz Doue!

Ha ni, p'hon eus rêson, a dle ober ive.

JOSUE.

Goulennomp a vremàn pardon ouz hon Doue,
Hac ouzoc'h, Moyses, mar be ho polonte,
Hac en em retiromp bremà p'hon eus evet,
Da ober pinijen demeus a hor pec'het.

AARON.

Na vàncomp qet bremàn, za breudeur, va ligne,
Goude ar miracl-maû renta gloar da Zoue,
Hac en em rentomp prest ebars hon orator
Da renta d'hor C'hrouer eno peb seurt enor.

Sortial a reont.

## C'hoec'hvet Dialog.

AR ROUE AMALEC *hac e suit.*

AR ROUE.

Va hano ê Amalec, Roue ar Madian,
Puissanta nation a zo var ar bed-màn.
Me rai dre va c'houraj d'ar bed universel
Renta din-me homach, pe vervel dre'r brezel.
Dre ze n'ententàu qet ober comparêson
Ouz Rouane, Princet, ebars en nep fêçon.
An Doueou memes, pa ve troet em penn,
A laeàn da grena dre va nerz souveren.
Goirê, m'er goar ervat, e zeus c'hoas rouane
Ha calz eus a brincet carguet a lachete,
Pere dindan va dorn a rànqin unani
D'am sceptr, d'am c'hurunen, ha dont d'am adori.

AN HERAOD, *en eur antreal.*

Me rent dêc'h vazalud, va Frinç ha va Roue;
Deut ôn da annonç dêc'h eur c'hêlou a neve;
Carguet ê an dezert eus a dud a bep tu,
Hac a zo autreet dre gostez ar Môr-Ru,
Rac-se, sònjit ervat, qeit ha ma ê abret,
Var bez condition e vezint attaqet.

AR ROUE.

Lavarit, va Herod, dirazòn prontamant,
Hac int a zo nombrus, hac int a zo puissant,
Ma yin gant va arme evit o ravaji,
Rac ne bretantàn qet ober graç da hini.

AN HEROD.

Ia, m'en assur dèc'h, va Frinç ha va Roue,
C'hoec'h cant mil pe ouspen a zo cus anêze,
Tud vrao en apparanç a guement a gafet;
Mes evit o armou ne meus qet remerqet.

AR ROUE.

Harça, Princet vaillant, ret vo bremâ souden
Monet da gommandi d'an oll officerien.
Dastum va zoudarded da vont d'o attaqi,
Ha saillit varnêze, hep dont d'o esperni.

AR SOMEILLER.

Roue bras ha puissant, ma zeus var arbed-mâ,
C'houi ra dre ho couraj da guement zo crena.
Disposit diouzomp, ha certen, hep dale,
Ni rai d'an dud vil-ze prontamant sur hale.

AN ARCHER.

Ha me ive, va Frinç, me gred, eus va c'hoste,
A zisqeuzo ervat e carân va Roue.
Me garfe e ven prest da brodiga va goad
Evit ho curunen ebars en eur gombat.

AR C'HENTA PAJ.

Ne vo qet ho pajet a vo caus, va Roue,
Ma n'ho pe ar victor var an haillonet-se.
Me rêi dèc'h da anaout, qent difin ar gombat,
Evit ma ôn bian, e meus bolonte vad.

AN EIL PAJ.

Ha possubl e ve me o rafe ar poeltron!
Güelloc'h e vedin, Sir, poignardi va c'halon.
Hit pa blijo gancè'h vàr hoc'h adversourien,
Ha me ho sicouro da frotta o c'hroc'hen.

AR ROUE.

Parbleu, va zud vaillant, ho comzou a blij din,
Hac hoc'h êr marsial a ro din da gredin
Hor bo sur ar victor var ar c'hanfardet-se
A zo deut em douar hep çavet va o'hônje.
Mea pa n'o deua prizet doot d'am avertissa,
E zê rêt din monet d'o zurpren ar c'henta.
Arabat evo comz ouz se en nep moyen,
Qen e vezimp êru evit terri o feon.

Sortiai a reont.

## SEIZVET DIALOG.

MOYSES, AARON, JOSUE, HEURI.

MOYSES.

Aaron, va breur hena, Heuri ha Josue,
Qêlou oeve hoo eus. Pa bermet hon Doue
Ec'h êru Amalec amân gant eun arme,
Hac éo o sônjal caour marc'hat mat hor hue.
Dre ze e commandàn, Prinç yaouanc Josue,
Ma vezo c'houi ar chef da gombatti oute.
Choasit mat hoc'h arme eus a dud courajus,
Hac ar re gapapla, mes dreist oll vertuzus,
Ha me a ya bremân da vont var ar mene
Da oher va feden dirac ar güir Doue.
Deut ganén, c'houi ho taou; ha c'houi, Prinç redoutet,
A rai, mar plij ganéc'h, ar pez meus lavaret.

JOSUE.

Qemeot a gommandit, gant ar c'hraç a Zoue,
A vin, bezit certen, pa golfen va hue.
Beniguit, me ho ped, bremàn amâ var dro,
Ha mar pad va hue, certen me gombatto.
Sortiit, va breudeur, ermès eus an tellou,
Pe e zomp qemeret... Redomp oll d'au armou.
Eru ê Amalec gant e arme puissant

D'hon extermina oll, ma ell, an den mechant,

*Sorhal a reont, ha Sugale Jacob a antre.*

RUBEN.

Ret é avertissa Moyses hac Aaron,
Ha tud ar Sinagog, Core hac Abiron,
Evit clêvout gante o resolution
Qent qemer an armou ebars en nep fêçon.

JOSUE.

Etablisset ôn chef evit ar gombat-mâ
Gant Moyses memes, qent eguet partia.
En hac e vreur Aaron zo êt var ar mene
Gant eur galon fervant da implori Doue.
Dre ze me ho suppli da gaout oll couraj mat,
M'hor bezo ar bonheur da c'hounit ar gombat.

SIMEON.

Qemeromp oll couraj en hano hon Doue,
Hac en em difannomp divar goust hor bue;
Rac ma vemp qemeret, int a gasfe gante
Hon tenzor en antier, hao hon laza goude.

LEVI *a éru en eur grial:*

D'an armou! va breudeur; me a velar Roue
Evel eur Mars vaillant er penn eus e arme.
Fors d'as daouzec tribu demeus a Israël!
Bremàn ni a velo piou a vezo fidel.

AMALEC *a éru.*

Arrêtit, canailles!... Lavarit dìn bremâ
Dre bez otorite e teuit d'ar vrô-mâ,
Na piou en deus biscoas roet otorite
Da antren em douar hep cavet va c'hònje.

JOSUE.

Autrou, tremen amàn n'em boa dessign bepqen;
Me ell assuri dêc'h n'hon eus affer ouz den.
Done an Doueou, Roue ar Rouane,
Hac evit comz en bref: Mestr au oll, hon Doue,
En deus ordrenet demp monet d'hon heritach,

Hac e zomp deut amàn bep ober nep outrach.
Cetu an oll respont a ràn d'ho qestinn,
P'nc'h eus ç'boant da c'houzout petra ê ar rêson.

AN ROUE.

Hoc'h excus, da guenta, a choc va c'balité,
Va fuissanç souveren coulz'ha va Majeste;
Rac ne ententàn qet penos e ve Roue
A gommandfe varnòn na biscnas na eure.
Dre ze, va zoudarded, laqit dorn en armou,
M'o exterminimp oll evit o c'hos cojnn;
Pa int qer suffisant d'am bea va choqet,
Cocomp oll varneze bep hep truez ebet.

JOSUE.

En bano an Doue en deus crouet ar bed,
Hac a ra miraclou bemdez en hon andret,
Tennomp hor c'hlezeyer bep nep dale morse,
Da gommanç ar gombat en hano'r güir Doue.

AN ROUE.

En hano Jupiter, hon Doue oll buissant,
C'hoariomp d'ar pâl-crenn, va zoudarded vaillant;
Draillomp anèze oll amàn bremâ zouden,
Ha ni a zistroyo d'ar guêr en eur vanden.

En em gombatti a ra an diou arme gant arrach.

---

*EIZVET DIALOG.*

AARON, MOYSES *daoulinet var ar menez.*

MOYSES.

Güir Dad a sclêrijen, gout ba güelet a ret
E zomp nebeut armet ha fatic bras meurbet;
Nemet dre ho prec'h sacr hor be-ni asistanç,
E zomp prest da vervel amâ en ho presanç.

AARON.

Pa remercàn, va breur, violanç ar gombat,
E teu ebars va c'breiz da vervi va oll goad.

En qeit ha ma chommit da zellet ouz an ê,
Ha digor ho tivrec'h, e c'hounit pobl Doue;
Mes pa n'o zavit mui, e c'hounit Amalec,
Hac e collomp qerqent hac aroc hac adrec.

HEURI.

Azeit var ar mein da bedi hon Doue;
Astennit bo tiou vrec'h d'ho preur Aaron ha me,
Pa brofit davantach effet ho pedennou
Mui eguet sur ne ra an nerz eus hon armou.

JOSUE.

Couraj, va brendeur qer; sur omp eus ar victoar:
Cetu ar Roue tiraut o coea d'an douar.
Draillomp oll var ar plaç e arme a beziou,
Ha scuillomp o oll goad en gloar ar guir Autrou.
Moyses hac Aaron zo var bâr ar menez,
O daou var o daoulin o pedi assambles.
Dao d'an adversourien; draillomp-int a beziou,
Ma ne yêlo nicun da gass eus o q'bêlou.

MOYSES.

Da Zoue ê ar gloar, va mignon Josue;
En ê a aisqeuz demp brasder e garante.
En em retiromp oll pepini d'e gartier,
Da renta graç deàn dre ma omp bet trec'ber.

En em retira reont.

---

## NAOVET DIALOG.

DOUE.

Clêo amàn, Moyses, va güir vignon fidel,
Ret ê represanti d'ar bobl a Israël
E meus en bet tennet eus a vrô an Ejypt
Dre eur miracl a dle ober dê caout merit.
Lavar dê mar sònjont bea predestinet
Ha bea en ênvou eun deiz oll curunet,
E ràncont observi va oll gourc'hemennou,
Ha va c'harout parfet a greiz o c'halonou.

Qê da c'houlen outo o resolution,
Ha deus da lavarat din o decision.

MOYSES.

Me rai, ô va Doue! feun a gontantamant,
Qement a gommaudit bremâ zuuden vatant.
Me bresanto dêze qement a bretantet,
Gant calz humilite, caraute ha respet.

Mont a ra d'ar sinagog

---

## DECVET DIALOG.

### MOYSES *ha Bugale Israël.*

MOYSES.

Bugale Israël, bet ôu gant hon Doue,
M'en deus va digasset prontamant ho pete,
Da represanti dêc'h penos oc'h bet tennet
Gantân eus an Ejypt, hep cavet drouc abet.
Dre ze, mar pretantit bea predestinet,
Ha bea en ênvou eun deiz oll curunet,
E rânqit observi e oll gourc'hemennou,
Hac e garout parfet a greiz ho calonou.
Na c'houlen qet ouzomp hon aour nac hon arc'hant,
Nemet hor bolonte, va breudeur, simplamant.
Dre zê, lavarit din ho resolution,
Ma yin da gass deân prest ho tecision.

AARON.

Me gred ervat-e tle an oll bea contant
Demeus a guementse en generalamant,
Pa omp choaset gantân a bêvar c'horn ar bed
Evit bon beritach bea predestinet.

JOSUE.

Admiret omp zo qen, pa zônjân, va breuder,
Peguer bras madelez en deus en hor c'hever.
Disqeuz a ra demp oll cuntinuelamant
Hor c'har dreist qement zo gant ear galon ardant.

CALEB.

Distrèit, Moyses, da gavout an Autrou,
Ha lavarit deào e zê bor c'halonou
Consacret evitàn ar rest eus hor bue,
Ha ne zesiromp qen nemet e garante.

MOYSES.

Me ya, va breudeur qer, da gavout va Doue;
Carguet è va c'halon a joa ha carante;
Mes laqit eves mat na dorfec'h goude se
Ar bromessa a rit birio d'ar güir Doue.

HEUBI.

Mar domp bet re fragil en amzer dremenet,
Ni a vo santelloc'h en hini da zouet;
Moyenant e c'hraçou, pa gôlfemp hor bue,
N'o c'holfomp qet nemet evit e volonte.

Moyses a ya da gaout Doue.

---

## UNNECVET DIALOG.

DOUE *ha* MOYSES.

MOYSES *var bennou e zaoulin.*

Va Doue, va C'hrouer, êru ôn adare
Evit renta bremàn respont d'ho Majeste.
Lavaret meus d'ho pobl qement a bretantet,
Hac en em soumetont d'ar pez a lavaret.
Protestí a reont, pa golfent mil bue,
Ne zeziront netra nemet ho polonte.

DOUE.

Distro c'hoas, Moyses, d'o c'havet adare;
Gra dêze bea prest bep tra abars tri de,
Ha me lavaro dê divar lein ar mene
Qement a bretantan da gavout digante.
Difen n'o devo qet nep seurt societe
Ac'hano d'an amzer-ze, memes gant o grague;
Rac ret è bea pur evel an diamant
Aron ellout güelet Roue ar firmamant.
Arabat vo ive sellet var ar mene,

Da velet fixamant eno va Majeste.
Laqit butou dêze : an neb o dremeno
A scoin d'ar maro subitamant eno.

MOYSES.

Me rai, va güir Doue, qement a bretantit.

DOUE.

Hit eta, va mab qer, buanna ma ellit.

Moyses a ya d'ar sinag.

*DAOUZECVET DIALOG.*

*MOYSES d'ar Sinagog:*

Va zud ha va ligne, deut ôn c'hoas d'ho caret
Evit annonci dêc'h hea oll preparet;
Dindan tri de amân è teuy ar güir Doue
Da gomz publicamant divar lein ar mene.
Dre ze ne guemerit nep seurt societe
Ac'han d'an amzer-ze, memes gant ho crague;
Rac ret è bea pur evel m'ê ar c'histal
Qent ma eller güelet e Vajeste royal.
Arabat ve ive sevel var ar mene
Da zellet e vrasder gant curiosite,
Pe bo scoy a varo eno subitamant
Ar re vo temerer ha qer disoboissant.
Me laqay dêc'h butou. Mes, en hano Doue,
Ne yit qet d'o dremen, pe' colfot ho pue.

PRINS.

Ni ray, Profet santel, qement a gommandet
Demeus a beurs Doue, n'ho pe qet a vorc'het.
Ret e vemp disqiant da zont da refusi,
Pa ne gomzit nemet en profit pepini.

CORR.

En em retiromp oll buanna ma elfomp,
Ha lacomp eves mat d'ar pez a lavarfomp;
Rac pa rânqer monet en presanç un Doue,
Ar re justa a grên dirac e Vajeste.

DOUE.

Selaouit, Moyses, c'houi Chef var Israël:
Grit d'am pobl sortial; hastit mont d'e c'hervel,
Ha lavarit deàu dont tostic d'ar mene,
Ha me a brononçó va Gourc'hemen ene.

MOYSES.

Majeste adorabl, me ya gant dilijanç
Da guemen dêze oll donet en ho presanç.

Mont a ra diouc'hiu da gaout an Israëlitet.

---

## TRIZECVET DIALOG.

MOYSES *d'an Israëlitet:*

Harça! tribu Ruben, Simeon ha Levi,
Juda hac Isakar, Zabulon, Nephtali,
Gad, Azer, ha c'houi, Dan, Benjamin, Manasses,
Hastit prest sortial ha doot buan ermes.
Eru ê an Autrou var mene Sinai
Da rêi demp e Lezen : hastomp mont daviti.

JOSUE. Curunou bras a ra.

Ne oun penos biqen e credfomp aortia;
Ar gurunon spontus a ra demp oll crena.
Teulit plê, Moyses, hon lesfec'h da vervel:
Facbet ê, a meus aon, Doue bras Israël.

MOYSES.

Nan, nan, va breudeur qer : deut var va guer hardi;
Nemet dre garante ne gomz ouz pepini.
Qement-màn a aiaqeuz majeste un Doue;
Nemet evit hor mat n'hon galv d'e gaout birie.

DOUE.

Selaouit, Israël, Gourc'hemennon Doue,
Ha laqit en pratic pepini aneze,
Mar fell dêc'h-hu bea eun devez curunet
Gant an Tad Abraham hac ar Batriarchet.

1. Ma ê an Autrou ho Toue, pehini en deveus tennet

ac'hanoc'h eus a esclavach an Ejypt. N'ho po qet a Zoue all, ha ne rit qet a idolou, nac imach ebet evit e adori. 2. Ne douot qet Hano an Autrou en vên. 3. Ho pet sònj da zantifia ar Zul. 4. Enorit ho tad hac ho mam, evit ma vevot pell-amzer. 5. Ne lazit qet. 6. Ne goumetit qet a aoultriach. 7. Na laerit qet. 8. Na lavarit qet a fals testeni a enep ho nessa. 9. Na zezirit qet qennebeut greg ho nessa. 10. Na zezirit qet madou ho nessa.

DOUE.

Cetu aze en bref va oll Gourc'hemennou:
Maleur evit an nep pere n'o observo,
Rac an nep a vanco da bini aneze
A losco en ifern etre ma vin Doue.

DATAN. *Doue a zisparis.*

Ret vo dêç'h, Moyses, en amzer da zonet,
Parlanti ouz Doue, pa vezot goulennet,
Evit ne vezimp qet en danjer hor bue
Pa deuy da gomz ouzomp pelloc'h var ar mene.

ABIRON.

Me sònje e voan prest da renta va bue,
O velet ar splandeur a vajeste Doue.
Encernet voa a dân vel eur fournez ardant.
Ne ellomp qet doueti n'en dê oll-buissant.

NADAB.

Evel ma meus clêvet son sqiltr an trompillou,
E voe eblouisset ha troublet va zellou,
Eur vogueden qer teo a voa var ar mene,
Qen ne velen cazi nac an nôs nac an de.

MOYSES.

Mâ eta, va breudeur, pa ne c'houlennit qet
Parlanti ouz Doue, me a ya d'e gavet,
Da guemeret dre scrit qement en deus laret,
Ma vint da virviqen en hon touez observet.
Josue a deuy ganén, ha m'ho pe afferou,
Va breur Aaron hac Heuri eerten o c'honcluo.

*Moyses a ya da gaout Doue var ar Mene.*

*PÉVARZECVET DIALOG.*

*Bugale Jacob a antre.*

RUBEN.

Pelec'h e zê manet Moyses ar Profet?
Pemp pe c'hoec'h sizun zo ne deu mui d'hor güelet.
Cetu ni bep Doue ebars en dezert-mân,
Evel loened brutal abandonet gantân.

SIMEON.

Êt voa var ar mene da gavet an Antrou,
Hac hervez a velân e zê chomuet eno;
Ha ni a zo amân evel ma ve dênved
Ve maro o fastor, pe otramant collet.

LEVI.

Pell zo en devoa c'hoant certen da venaji
Oher an dro-mân demp hac hon abandoni.
C'hoec'h sizun zo bremân aboe m'eo partiet;
Pa n'er güelomp distro, me gred e zê collet.

JUDA.

M'hor bijemp un Doue, ha ne retornje qet,
Ec'h aljemp, va breudeur, survoalc'h en divoeret;
Mes dre ma omp amân hep chef na cabiten,
Qenta combat a vo e vo torret hor penn.

ISAKAR.

Demp da gavet Aaron, a zo ar Bêleg-Bras,
Ha commandomp deân, neus fors dre beseurt câs,
Oher demp un Doue evit hor menteni,
Pe' vo toret e benn gant unan ouzomp-ni.

ZABULON.

Peseuit Doue e vo, mar be grêt gant Aaron?
Me ne gavân qet just ho proposition.
Doue a dle bea a bep eternite:
Ma ve grêt gant eun den, ve eun idol e ve.

NEPHTALI.

Ho rêson, Zabulon, a zo impertinant.
Demp da gavet Aaron bremâ zouden vatant,
Da c'hout pelec'h e-mâ Moyses ar Profet,
Ma clêvimp e rêson var hor baciantet.

Mont a reont da gaout Aaron.

---

## *Pemzecvet Dialog.*

AARON, GAD, DAN, AZER, BENJAMIN, MANASSES.

GAD.

Aaron, Bêleg-Bras, êru omp d'ho cavet,
Evit goulen ouzoc'h doare ho preur Profet.
Cetu ni hep Doue ebars en dezert-mân,
Evel loened brutal abandonet gantân.

AARON.

Êt voa da gaout Doue var mene Sinaï;
G'out a rit coulz ha me tenor e guevridi;
Mes n'en dê qet êzet qemeret al Lezen:
Re vuan e fell dêc'h en em glem qer souden.

DAN.

Noc'h eus nemet sònjal obér demp eun Doue,
Pe bremaiç hep dale ni hor bo ho pué.
Pa omp gant ho preur brao amân abandonet,
E zê poçot demp sònjal penos e vezo grêt.

AARON.

En han' Doue, va breudeur, depordît eun nebeut,
Rac var boez va bue n'hon abandono qet.
Mar dale gant Doue, e zê evit ho mad;
List hoc'h oll grosmolou hac e reot ervat.

AZER.

Ne zeus qet a c'hrosmol, nê nemet gririone:
Noc'h eus nemet sònjal ober demp eun Doue,
Pe ni ho cunduo da vea lapidet,

Rac ho preur, an ingrat ! an deus hon trahisset.

AARON.

Oh! va mignonet qer! sònjit, me ho suppli,
Penos e zoc'h tentet dre an idolatri!
Rac ar pez a rafen ve eun idol formet,
N'en deve nep galloud, en em disabuzet.

BENJAMIN.

Güelet a rêr bemde nombr a nationou
Hac a zo differanç entre o Doueou,
Ha nobstant da ze int oll buisant ha doujet:
Daoust dèc'h eta, Aaron, petra ê a zònjet.

AARON.

Ar bed-màn a zo franc ha libr da bepini,
Mes an amzer zo bêr, allas! da chom enni,
Hac an eternite a bado da viqen:
Sonjit se, va breudeur, ha yenait ho penn.

MANASSES.

Laqit eves, Aaron, na vec'h re acurtet,
Rac eun Doue neve a rancomp da gavet,
Pe e zoc'h er moment ma colfot ho pue,
Rac ret ê franchamant aozan ar virione.

AARON.

Oh sacrilach infam! Doue a offancet
Dre ho crimou eûzus. Teulit plê, mar qeret.
Me a brotest amàn dirac ar güir Doue
E zê en despet din em c'hontraignit da ze.
Hit da guerc'hat bremàn goulinier ho cragüe,
Hac o braceledou, ha teurit aneze,
Hac er form ma sortio eus ar fournes ardant,
Ennes vo ho Toue, p'oc'h eus qement a c'hoant.

RUBEN.

Ni a ya da guerc'hat ar pez a c'houlennet,
Mes douc'h-hu e reot ar pez a leveret.

Sortial a reont.

---

## C'HOEZVEVET DIALOG.

DOUE, MOYSES, SIMEON, AARON, LEVI, JUDA.

SIMEON.

Cetu amâ, Aaron, aour massif ar c'baera;
Grit demp eun Doue aour bremâ eus an dra-mâ,
Ha ni en adoro evel eur güir Doue,
Hac a offro bemdez ezanç d'e Vajeste.

AARON.

Strinqit-e er fournes, ha grit tân dindanne,
Hac e velot embêr ar form eus ho Toue.

MOYSES *var ar Mene.*

Ho Majeste divin bac hoc'h oll garante
A garg eus a enor va c'horf ha va ene.
Deut ôn, mar plij ganéc'h, da guerc'hat ho Lezen
Dre scrit, ma rin d ho pobl bea ho tisqibien.

DOUE.

Cetu amâ, va mab, ebars en diou dolen,
Ar poentchou principal demeus va güir Lezen.
Scrifet int gant va bis abars ar man calet;
Mes calonou va fobl zo caletoc'h rentet.

LEVI *d'e vreudeur:*

Cetu an Doue aour er veach-màn teuzet;
Ar form demeus eul loe en deveus qemeret.
Tostait, va breudeur, d'ober enor deàn,
Grague ha bugale, qement a zo amàn.

JUDA.

Recevit an homach, va Doue oll-huissant,
A offromp dêc'h bremàn, lenn a gontantamant.
C'houi ê a adorfomp en amzer da zonet,
Evel hor güir Doue, gant enor ha respet.

Commanç a reont da zançal ha da sailla endro d'al Loe aour.

SIMEON.

Dançomp eta bremàn en gloar ar güir Doue

Grêt en form a eul Loe en eur fêçon neve,
Hac'en adoromp oll etro pad hor buez:
En ê hor guir Doue, p'ê collet Moyses
Redoublomp c'hoas ouspen: gourcomp hor mouezïou
Qen huel hac an êe en gloar bon Doueou.
Oll galloudus ê sur en douar hac en êe,
Grêt gant ar Bêleg Aaron en traòn eus ar mene.

Doue, *var ar Mene.*

Disqen prest, Moyses, buanna ma elli;
Qeiz d'ar bobl milliguet a zo oc'h adori
Eun Doue grêt a aour ebars en eur fournez;
Demeus o sacrilach me o brêvo expres.
Indign int diouzòn hac eus va miracloù
Tud pervers ha mechant gant o c'hos idolou.

Moyses.

Va Doue, va C'hrouer, me bed ho Majeste,
Pardonit ar vech c'hoas ar bobl mizerabl-se.
Sònjal a rent e voant eus an Ejypt tennet
Vit bea en dezert bremàn abandonet.
Ho pet sònj, Abraham, Isaac hac Israël,
Ho poa promettet dê eul ligne eternel.
Me a ya da zisqen evit nebeut amzer,
Da laqat pepini ebars en e zever.

Moyses. Disqen a ra eus ar mene.

Petra ê an dizurz a velàn-me aman
Er c'hao dre va absanç, hac a ra din ecena!
Me a ya d'o c'hichen da c'hout ar virione:
Creoa ràn gant ar spont na offancent Doue.

---

*Seitecvet Dialog.*

Moyses, *d'an Israëlitet :*

Ar peoc'h ra vo ganêc'h, va zud ha va ligne;
Yac'h ê ho calonou, a drugare Doue.
Contit din ar sujet eus ho rejouissanç,
Demeus al Loe aour-ze a zo en creiz ar danç.

ISAKAR.

Eeiàn ê, Moyses, hor guir Doue bremàn,
Hac e zomp o tançal ebars en gloar deàn,
Noc'h eus ive nemet qemeret an ezanç
Evit sacrifia deàn en hor presanç.

MOYSES.

Penos, tud execrapl! petra dàl da Zoue
Gravi er men caled e C'hourc'hemen birie,
Pa int oll effacet dija eus ho calon!
Indigu ê ho qenseurt eus a gompassion;
Ha ne veritit qet nep graçoù ouz Doue,
Na selaou e urzou : indign oc'h eus a ze.
Penos e sònjit-hu e vezo reparet
Ar sacrilach eûzus oc'h eus-hu coumettet?
Plaç . ma yin da vruzun an diaoul diform-ze,
Eun idol horerus a represant Doue!
Piou ê bet ar penn-caus eus eur pec'het qer bras,
Pa n'en dê bet flastret gant Doue var ar plaç?

ZABULON.

Ni zònje, Moyses, penos e voac'h collet,
Ha ne deujec'h biqen d'an dezert d'hor güelet;
Qementse hon laqas da forci Aaron
D'ober demp eun Doue, pa voamp en abandon.

MOYSES.

Penos, va breur Aaron, e zoc'h-u bet qer lach
D'ober eñep Doue eun bevelep outrach,
Hac'houi o c'hout ervat pet miracl en deus grêt
Doue dre e buissanç! Ne non petra sònjet.

AARON.

Va breur, pa felvas din en em oppos da ze,
E felvent va laaa an eil hac eguile;
Ha me, pa ne voac'h qet amàn d'am segondi,
Ne gredis qet biscoas donet d'o refusi.

MOYSES.

M'bo pije bet, va breur, avoale'h a fermete

D'en em oppos da zo', balamour da Zone,
En devije reutet ho calon immobil,
Hac o oll gourdrouzou a vije inutil.
Alòn! an nep a fell earout ar güir Doue
N'en deus nemet va heuill ha dont prest alesse.

Tribo Levi a zorti.

*Trivac'hvet Dialog.*

Moyses *ha* Levi.

Moyses.

Alòn ta, Levitet, tennit ho clezeyou,
Hac hit adreus drè'r c'hàn hepqen a rèsoniou,
Ha qement a gavot laqit-e d'ar maro,
Da venji an offanç a zo grêt d'an Autrou,
Hep respeti pried, tad, mam, na bugale,
Ha distroit neuze prontamant d'am bete.

Levi.

Ni a ray, Moyses, moyenant graç Doue,
Qement a gommandit, pa golfemp hor bue.
Aiòn ta, va famill, qemeromp an armou
Da venji an offanç a zo grêt d'an Autrou.
Qement en em-gavo bremàn nll var va hent,
Neus farç piou e vezn, pe estern, pe guerent,
Hep true m'en treujo, pa è dìn commandet.
Grit oll eveldòn-me, hep espern den abet.

Mont a reont da gommanç ar gombat en pehini al Levitet a laz tri c'hant mil eus an Israëlitel.

*Nontecvet Dialog.*

Doue, Moyses, Caleb, Heuri.

Josue.

Lazet hon eus an nombr eus a dric'hant mil den
Qent bea distroet ermès eus an dachen:

Nemet var dud lazet na ellomp mui bale,
Rac carguet è ar c'han en antier aneze.

MOYSES.

Tavit oll, va zud qer, n'en em affiijtqet;
N'ho peut nep scurpul eus ar muntr oc'h eus grèt.
Hirio' c'heus consacret ho calon da Zoue:
En a recompanço ho jenerosite.
Me ho trugareca eus a greiz va c'halon,
Hac e roàn dèc'h oll va benediction.
Ho famill a choazàn bremàn da vèleyen,
Hac a rànco renonç d'o labourou terrien.
Va benediction hac hini ya Doue
A roàn varnoc'h oll dre eur gùir garante.
Bugale Israël, avancit, me ho ped,
Ma representantin dèc'h gre vustet ho pec'het.
Evit ar c'henta poent, oc'h eus bet renonçet
Dre hoc'h idolatri da Grouer ar stered,
Hac oc'h eus adoret eun diaoul, justbarbar!
O consideri ze ön mantret gant glac'har.
Gouzout a rit en d'oa Doue dèc'h ordrenet
Dre'r c'henta Gourc'hemen dreist pep tra e garet.
Ao oll a voa presant, n'ouffe den ignori,
Pa lavaras Doue dreist oll en adori;
Hac oc'h eus adoret a greiz ho calonou
Eun diaoul ho strinco en fonç an abimou!

CALEB.

Pedit-c'hoas, Moyses, ma veimp pardonet,
Ha ni n'em amanto en amzer da zonet.
Ni anzav omp coupapl hac a c'houlen pardon
Digant ar guir Doue eus a greiz hor c'halon.

MOYSES.

Excitit ho calon d'ar c'heuz, evel è dleet,
Ha mé adresso c'hoas evidoc'h eur reqet,
Mar promettit ervat e reot pinijen,

Me ya da invoqi an Doue souveren.

MOYSES, *daoulinet var lein ar meus.*

Majesta adorabl ! ho pet compassion
Ouz nep zo treantet gant qeuz en e galon,
Dre ar sacrilachou en deveus coumettet
Ar bobl infidel-màn pini oc'h eus crouet.
Qemeret e meus c'hoas ar bec'h eus o fec'het:
Amàn var va daoulin, dirazoc'h prosternet,
Ho pedàn humblamant ha gant eur güir drua,
Da zont d'o fardoni, mar plij d'ho Majesta,
Hac en ho suppliàn adare, va Doue,
Da zonat d'o laqat var an hent a vue;
D'ancouat an offanç a zo grêt d'ho crandeur,
Ha dont da bardoni o c'hrim hac o maleur.

DOUE.

Retornit, Moyses, buanna ma elfet,
Da gavout ar bobl-se impi ha direglet,
Ha lavarit dêze en faveur o zadou
E pardonàn dêze eur vech c'hoas o c'hrimou,
Hac e rin dê antren en douar promettet,
Mar greont pinijen en amzer da zonet,
Mes lavarit dêze n'en em disqeuzint mui
Evel o deveus grêt, tud fall ha tud impi;
Rac a c'halon a zo insansibl ha caled,
Evel pa vent a zir pe bouarn cimantet.
C'hoas ec'h ordrenàn dêc'h, qent egust partia,
Da dailla diou dolen evel ar re gueuta,
Ha d'n digass amàn, vit ma vo reparet
Tulennou al Lezen a deveus bruzunet.

MOYSES.

Me a ray, va Doue, evel a gommandet,
Rac anaout mat a rân e zint coupabl meurbet.
Annonç a rin d'am pobl, gant joa, ô va Autrou!
E pardonit dêze ur vech c'hoas o c'hrimou.

MOYSES *d'ar bobl :*

Avancit, pobl Doue, bet ôn gant an Autrou:
Lavaret en deus din, en faveur ho tadou,

E pardono dèc'h c'hoas hóc'h oll idolatri,
Var ne zistroot mui birviqen da bec'hi;
E rayo dêc'h antren en douar promettet;
Hac e vezot trec'hour var hoc'h enemiet.
Dre ze ec'h ordrenân hep nep dale mui qen,
Da güittat ho vicou vit ober pinijen,
Ha greomp assambles eun amand enorabl
En presanç un Doue evit ar re goupabl.

HEURI.

Ni rayo, Moyses, hep nep difficulte
Qement a gommandit abeura ar güir Doue.
Me a vo ar c'henta a'rayo pinijen
Demeus va feo'hejou ha bue disordren.
Me zifframmo gant joa dirazoc'h va dillat,
Hac a ray vit Doue qement a gavo mat.

MOYSES.

Stouit oll d'an daoulin gant an oll vodesti,
Lavarit a galon em goude pepini
Ar beden e zeomp d'adressi da Zoue,
M'hor bo mizericord digant e Vajeste.

Protectour Israël, guir Doue hon tadou,
Prosternet d'an daoulin a greiz hor c'halonou,
Ni a ra dèc'h amân eun amand enorabl:
Pardonit demp, Doue; ni a zo tud coupabl.
Ia, va güir Doue, ra ranno va c'halon
Gant glac'har hac hirvoud ha güir gontrition,
Da vea offancet qement ho Majeste
Dre hor c'hrimou eûzus hac hon iniqite.
Grit ma vo vit ho cloar an oll actionou
A rafomp, va Doue, bete fin hon deyou,
Ma allimp esperi er fin eus hor bue
Mont da gaout Abraham, pa omp eus e ligne.

*En em denna a reont, ha Moyses a ya da gaout Doue.*

MOYSES *var ar mene.*

Roue eus an oll Zent hac eus an oll Æle,
Ne oun ha me grete parlant dêc'h adare.
Cetu an Dolennou, ia, ar re neve:

Grit bremàn dionte hervez ho polonte.

Doue.

Ministr fur ha prudant, dre hoc'h humilite
E touchit vivamant brasder va Majeste.
Pedennou an den jost a ra din pardoni
D'ar bobl disleal-ze a den d'am offanci.
Dre ze me o gravo ebars er meo calet
C'hoas va Gourc'hemennou ebars en ho reqet;
Evit ma viot test a zarn eus va fuissanç,
M'o scrifo gant va bis amàn eu ho presanç
Ouspen, ho cònjuràn, va mab meurbet carabl,
En gloar ar güir Doue d'ober eun tabernacl
A drêgont milinad ha deg a huelder,
Hac ebars en e greiz exposet eun auter.
An Auter a barfum e ràno bea hanvet.
Eno ar Bêleg-Bras hac an oll Levitet
A ràuco delc'hel tân diràsàn nôs ha de;
Mes laqit teuler ple rac ne ràucfec'h da ze.
En hars an Tabernacl e ràno bea poset
Eun Auter holocost, elec'h ma vo scuillet
Goad an anevaled en gloar ar güir Autrou,
Hac ober o feden a greia o c'halonou.
Ober a reot c'hoas eun Arc'h a Alianç,
Fondamant al Lezen hac an oll assuranç;
En pehini e zay deg Tolen al Lezen,
Ar muzur eus ar mân hac ive ar voalen
Gant pehini e ray, ho preur Aaron hac'houi,
Miraclou em hano, pa deuot d'am invoqi.
Dirac an Auter-Vras e ràno bea poset
Eur c'hanteleur en aour a zeiz branc composet
Var pepini brancou e vo seiz lampr arc'hant
Gargnet eus a c'houlou ha tân incessamant.
Cetu aze, va mab, qemeot a ordrenàn:
Mar am'c'hatit parfet, grit vel a lavaràn.

MOYSES.

Gŭir Dad a sclêrijen, me rayo gant joa vras
Qemeot a gommandit, vel a ris a viscoas,
Me ya betec ho pobl da annonsi deze
Ar pez a ordrenit, gant peb fidelite.

---

*UGUENTVET DIALOG.*

*Chefou ar Sinagog a antre:*

MOYSES.

Pobl eus a Israël avancit, me ho ped:
Clêvit dre va guenou Doue o lavaret.
Bet ôn var ar mena gantàn daou-uguent de,
Hep debri nac eva eun tam nac eur banne.
Lavaret en deus din e volonté zantel:
Deut, m'ho ped, d'er zelaou gant hast bras ha gant zel.

PHINE.

Ho comz a hanavomp; mes evit ho postur
A zo, gant an Doue, chanchet crenn, m'en assur.
Carguet ê ho pizaj demeus a saezenou,
Sclêroc'h eguet an eol a veler en êvou.

CORE.

Mar fell déc'h, Moyses, ec'h alfemp ho sellet,
Hac hor be plijadur o tonet d'ho clêvat,
Laqit eur voel, m'ho ped, var ho pizaj brillant,
Pe ne harsfemp biqen d'ho sellet eun instant.

MOYSES.

Ret e ve, va breudeur, ve merc a garante
A meus bet c'hoec'h sizun en qichen va Doue,
A zo caus d'am bizaj qement da lugerni.
Ar c'hraç-se a meus bet digantàn, hep doueti,
Mes evit ho miret da vea sebezet,
Em bo eur mouchouer var va bizaj lepret.

DATAN.

Dont a ra ar saezen adreus d'ar mouchouer:

Admiromp, va breudeur, oll buissanç hor C'hrouer.
Ar miracl neve-màn a dle hor c'honfirma
Ebars Lezen Doue, pa dlefemp perissa.

MOYSES.

Ordrenet en deus din bremàn an Doue bea,
Ober eun Taberoacl ebars en e hano,
A drêgont bilinad ha deg a huelder,
Hac ebars en e greiz exposet an Auter.
Ordren a ra ober eun Arc'h a Aliang,
Fondamant al Lezen hac e oll assuranç,
En pehini e zai Taulennou al Lezen,
Ar muzur eus ar Mân, ha ueuze ar voalen
Gaot pehini hoo eus, va breur Aaron ha me,
Grêt miraclou qer bras dre buissanç un Doue.
Ouspen e lavar c'hoas ober, va breudeur paour,
Dirac an Auter-ze eur c'hanteleur en aour,
Pehini a vezo a zeiz branc composet,
Var pepini anê vo seiz lampr alumet.
Rac-se, va breudeur qer, abeurs ar güir Doue,
En em recommandàn expres d'ho charite.
Pepini vel m'ello, ha demeus e zanve,
A ray, mar plij gaotàn, eur presant da Zoue.
En defot aour, arc'hant, diamant pa berles,
Ma vezo grêt pep tra dre urz ha dre adres.
Heuri, va breur Aaron, Caleb ha Josue,
C'houi ràuco va zicour ebars al labour-ze.
Ha c'houi, en em dennit pepini d'e dellou,
Ha partajit ganemp eun darn eus hor madou.

ABIRON.

Demp eta, va breudeur, demp da gaout hor grague,
Da gaout aour hac arc'hant ha perles digante,
Ha ni rento amàn ar pez hor bezo bet,
D'ober eun Tabernàcl hac ar pez a zo ret.

AARON.

Demp eta, va breudeur, da guichen ar mene,

D'ober en Tabernacl ebars en gloer Doue;
Pa omp bet destinet gantàu da guemeatse,
Ni eu em acqüitto gant peb fidelite.

NADAB. Mont a reont d'ar mene

Cetu amàn, va breur, eur vantel scarlec ru;
Profitit dioutàn, rac m'er c'hav diouc'h ho tu;
Hac eur c'harcen perles, ar c'haera a gafet,
Oc'h eus diganeme ha digant va fried.

JOSUE.

Done, Roue ar Zent, d'ho pêo, va breur qer,
Demeus ar charite a rit en hor c'hever.
Me reqet m'ho pezo pep seurt prosperite,
Hac eur güir union etro pad ho pue.

ABIUT.

Cetu eur vassin aour, Caleb ha Josue,
Da zicour batissa an Tabernacl neve.
Disposit diouti evel ma qevot mat;
Caer ê ha precius, güelet e rit ervat.

CALEB.

Eleal, va mignon, caer ê ho tonêson:
Doue da rêi varnoc'h e venediction.
Nep a roy da Zoue lod demeus e vadou,
En em grai evurus eun deyee en êevou.

PHINE.

Cetu amàn voulouz, Aaron ha Moyses:
Qemerit ho souhet, deg goalen zo er pez,
Hac eur brasseletez neve flam fuminant,
A zigas ve fried amàn dêc'h da bresant.

AARON.

Phine, ho madelez a zo dreist ordinal:
Doue da renta dêc'h an anter en tu-all.
Güelet a ràn dija hon eus re a vadou;
Echu an Tabernacl hac an oll ouvraebou.

MOYSES.

Ret vo cass eun herod dre ae c'hau da grial

Ne guemerimp netra digant ar general.
Lavarit dêze oll dont da draòn ar mene,
Ma vezo consacret an Tabernacl neve.

HEURI. *Heuri a ya d'ar c'hae.*

Bugale Israël, Aaron ha Moyses
O deus va digasset da lavarat expres
Ne guemerint qet mui davantach ho madou.
Echu an Tabernacl hac an oll ouvrachou;
Rac se en em gavit en qichen ar mene,
Ma vezo consacret an Tabernacl neve.

COAR.

Demp eta, va breudeur, da guever ar mene,
Da velet consecri an Tabernacl neve.

MOYSES.

Stouit oll d'an daoulin, nemet ar vêleyen:
Ar re-ze a rànco dont bremàn d'am c'hichen,
Evit m'o instruin er fonction santel,
Evit ellout renta enor d'an Eternel.
An Tabernacl a vo demeuranç an Aotrou:
Conseeromp-ni bremàn deàn hor c'halonou;
Ha var an Auter-màn Bêleyen, Levitet,
A rànco gant soign vras derc'hel an tân bepret.
Deus an tân-ze vo laqet en ezançoucrou,
Evit offr da Zoue en oll sacrifiçou,
Hac an Arc'h a vezo an Arc'h a Aliang.
Me a laqai amàn ebars en ho presanç
Tolennou al Lezen hac ho coalen, Aaron,
Ar muzor eus ar màn evit conclusion.
Ze eo ar fondament eus a Lezen Doue,
A ràncomp gant respet da enori bemde.
Neuze e viraclou Doue a zisclêrio:
Nemet ar Bêleg-Bras ennàn ne antréo.
Va breur, laqit eta glaou en ezançouer,
Hac hit da bresanti'r sacrifiç d'hor C'brouer.

Nadab hac Abiut, ho taou vuguel hena,
A choazàn Diacret evit hoc'h azista.

AARON, *o sellet diouz an Ee :*

Majeste adorabl, Tad eus a bep miracl,
Ni gonsacr d'ho prasder bremàn an Tabernacl.
Grit ma vo èn ho cloar an oll sacrifiçou
A offromp dêc'h aomàn a greiz hor c'halonou.

COER.

Aaron ha Moyses, sellit, eo han' Doue,
Eur gounabren guen bras disqeonet eus an êe
Aziouc'h an Tabernacl, pa offrec'h da Zone
Ar sacrifiç a rêc'h eo gloar e Vajestè.
C'hoas en er güeler solêr : remerqit, me ho ped,
Hac e credfot eo güir a meus bet lavaret.

MOYSES.

Qement-mâ, va breudeur, e brouv ar virlone
N'hon eus grêt netra oll nemet dre urz Doue.
E Vajeste zantel eo en deus peurgarguet
An Tabernacl neve, pa ê bet consacret.
Mes, en em retiromp bremàn varzu ar guêr,
Ha rentomp mil graçou da Zoue, hor C'hrouer.
Sortial a reont.

---

## UNAN-VARNUGUENTVET DIALOG.

### NADAB *hac* ABIUT.

NADAB.

Damp, va breur Abiut, bremàn d'an Tabernacl
Da renta sacrifiç da wir Doue Isaac.
Me meus qemeret glaou bremaic eus an oaled
Evit offr an ezanç da Grouer ar stered.

ABIUT.

Arabat ê, va breur, qemeret tân commun :
Gouzout a rit ervat ne bermeter nicun.
Tân divar an Auter a rancomp da laqat

En bon ezançouer evit ober ervat.

NADAB.

Va contr Moyses, gant e gontadellou,
A garg eus a eirol bepret hor sperejou.
Coulz e têv an ezanç, me gred, var an tân-màn,
Vel hini an Auter ve digasset amàn.

ABIUT.

Na ma teufe Doue goade d'hor punissa?

NADAB.

Bah! me ra goab a ze. Buan out da sponta.

ABIUT.

Demp da sacrifia eta ive d'hon tro,
Ha goude ni velo petra a c'hoarveo.

DOUE.

O profanatourien! êru ê an termen
Ma rancot achui ho pue disordren.
Pa fell dêc'h vioti va c'hult ha va lezen,
Me ho scoy a varo aze bremâ zouden.
P'oc'h eus tec'het ouzòn an tân a garante,
Coulz en exterior evel en hoc'h ene,
M'ho strinco en eun tân a deuy d'ho conaumi,
Pa oc'h bet qen impi vit va disenori.

Ar gurunou, dre eun drouk ar horrupla, a deu d'o fulluc'hi.

NADAB *prest da vervel.*

Fors! ayou va bue, va breur qêz, e varvàn...
Evit nebeut a dra mil maro a zouffràn.

Anter varo var an douar.

AARON *a antre, hac a lavar:*

Doue bras Abraham, petra ê qement-mâ?
Maro ê subit oll va daou vugoel hena!
Moyses, va breur qer, avancit, me ho ped:
Ar gurun, va Doue, en deus o fulluc'het!

MOYSES *var e zaoulin.*

O Doue, va C'hrouer, roit din anaoudegues
En petra o deus bet choqet ho madelez;

Rac bo misericord a zo digor bepret,
N'en dint qet er stat-se hep hea meritet.

DOUE.

Gout a ouzoc'h ervat, va mab qer Moyses,
Em boa dê ordrenet dre c'hourc'hemen expres,
Pa lacajent an tân en o ezançouer
Dont da guemeret glaou tre divar an Auter,
Hac an daou maleürus zo aze pulluc'het
Eo m'ê dre'n tân commun o deus sacrifiet.

MOYSES.

Lamit-e, va breur qer, deus an Tabernaël timat,
Hep dont da ziwisca netra eus o dillat;
Stlapit-e deus ar c'hamp, hep cavet nep true,
Ha c'houi, va breur Aaron, ne voelit qet velse.
D'o maleur e meus qeuz ha nonpas d'o bue,
Rac collet ê, siouas, o c'horf hac o ene,
Qement-mâ, Bêleyen, am laca da grena:
Mar qemeroup exempl ive eus an daou-mâ,
Bezit fur hac honest en bo fonctionou,
Pe e coezo varnoc'h a bep seurt maleuriou.

Sortiel a reont oll.

## ACT V.

### QENTA DIALOG.

AR BLASFEMATOUR ha RIVOAL a antre.

AR BLASFEMATOUR.

Hadêc'h, va c'hamarad Pelec'h yit-u velse?
C'hoant vras em boa pell zo da glêvet ho toare.
Re gommun e cavân ar frecantation
Entre va douç ha c'houi: ze a nec'h va c'halon.
Me reaoue d'am bue mar he darempredet
Em bo sur ho pue, hac e ven-me crouguet.

RIVOAL.

An dud yaouanc, va breur, o deus hepret clasqet
Da bourvei fortun güella m'o deus ellet.
Grit güella ma ellot ive eus ho coste,
Hac ar plac'h a choazo hervez he bolonte.

AR BLASFEMATOUR.

Penos, güella m'elllo? Me ra goab eus da ueg,
Ha te glêo ac'haoùn bremàn, cos qevoleg?
Palajaruimoroaòn, ma yes mui var he zro,
Ma ne dorrào da benn, pe e qüitai ar vrô.

RIVOAL.

Me ho ped, va breur qer, n'offancit qet Doue;
Procedi hep nep güir a reomp er poent-se,
Rac, hac e vemp touchet eus ar memes objet,
Marteze neus nicun eus ac'hanomp caret.
Ar sex a so frajil ha calz dissimulet,
Nemet gant calz a boan omp ganti recevet
Receo dre eur scouarn ar pez a lavar daou,
Ha leusqel dre eun all, pa blij dont d'hor zelaou.

AR BLASFEMATOUR.

N'en dê qet eur rêsoù ar pez a lavaret,
Rac c'houi vir, ur bloa zo, na meus he eureujet.
Patatatebie, laqit eleze en dorn,
Mar em bo ho pue, pe me vo dall pe born.

RIVOAL.

Laqit eves, va breur, na deufe Cupidon
Da deoti ho speret hà da drêi ho rêsoù.
Ha'c'houi gredfe biqen monet d'he zaludi,
Mar ho pe va lazet abalamour dezi?

EILVET DIALOG.

CALED, JOSUE, HEURI, AR BLASFEMATOUR.

CALED.

Petra ê an trein-ze? Lavarit din, potret,

Da c'hout ha me allo ho repta mignonet,
Laqat a rit crena an douar hac an ê,
Ouz bo clêvet ho tsou oc'h offanci Doue.

Rivoal.

Autrou, evidon-me, credit en güirione,
Ne meus qet blasfêmet an Hano a Zoue;
Mes ar potr yaouanc-màn a zo qen amportet,
Qen na voar qet petra en deus da lavaret.

Ar Blasfemateur.

N'en dê qet hoc'h affer entre Doue ha ni;
Nemet ma zeus calz tud zo re habil o fri.
Palevantremichaon, pa ôu-me deeidet,
Me am bo bo puez ive, mar rêsonet.

Josué.

Re en em abusomp, va mignonet fidel,
Gant an daou den brutal a zo e clase mervel.
Harça! hep complimant, rentit dia bo eleze;
Doue a offancit dre hoc'h iniqite.

Ar Blasfemateur.

Vantrejarnibie! ha sôujal a res-te
E zô brein va diouvrec'h ha va zaouarn ive?
Ne bermettin biqen perissa lachamaut:
Mar dout den a enor, discrog eus va forpant,
Ha ni a yel hon daou da c'hoari ar c'hleze;
Ne rin qet ar poeltron, pa golfen va bue.

Henri.

El lein eus ar potanç o tlefes te sec'hi;
Comz a res a enor hep gout doare dezi.
Alòn, demp da gavet ar Bêleg-Bras Aaron,
Hac e vreur Moyses, ma elêvimp o rêson.

Caleb.

Aaron ha Moyses, cetu amân eun den
En deveus blasfêmet ha torret ho lezen.
Deut omp d'en digass dêc'h evit bea barnet,

Dign ê deus ar maro, neus qet da lavarat.

MOYSES.

Peseurt gourc'hemennou en devens profanat,
Mar boac'h eta presant p'en deveus blasfêmet?

JOSUE.

Renoncet en deus crenn da Hano sacr Doue
C'hoec'h goech evit unan bremâ zouden aze.
Crena a rê an oll eno ouz e glêvet,
Divarben diotach, hep rêson na sujet.

AARON.

Güell e ve, va breudeur, pedi hor güir Doue
Evit gout dioutàn e voloote var ze.
Goude ni a voezo bac éo a dle mervel,
Ha penos e varvo, pa zêo bet qer cruel.

MOYSES.

Laqit eves eta n'achapfe ac'halleo;
Demp-ni d'an Tabernacl da ober hor peden.
Monarq sacr ha santel, roit demp anaoudeguez
Da zont gant güirione da varn eur pec'her qez
En deus bet blasfêmet a enep hoc'h Hano,
Ha lavarit demp-ni pe da fin e zayo.

DOUE.

Moyses, va mab qer, laca qemer qerden,
Ma vo stag e zaouarn bremàn aziouc'h e benn,
Ha gra e chasseal ermes demeus ar c'han,
Evit disqeuz exempl d'an oll güitibunan,
Ha commandit d'ar bobl neuze en labezi,
Rac re vras ê e grim evit er pardoni.

MOYSES *d'ar bobl:*

Goureit ho taouarn bremà a uz e henn,
Evit ma testeno e zeo bet inbumen.
Ha c'honi, deut oll, va zud, ma vezo cundnet
Ermes demeus ar c'han, ma vezo labeaet.

AARON.

Excitit ho calon d'ar c'heua, ha va c'hredet

Ha sònjit er c'brimou oc'h eus bet coumettet ;
Rac prest è un Doue d'accordi dèc'h pardon ,
Ma varvit en güir gueuz hac en contrition.
Mouchit-én, va breudeur, qent ma vo labezet,
Ha qemeromp exempl en amzer da zonet.

EUR JUIF.

Qeuneud a incouais dec'h da vea clasqet ,
Hac birio ôn yen-sclaç gant birvoud ha morc'het,
Ret e vo dìn bremàn mont da glasc eur vrial ,
Daouest peguer santel e zèo deiz ar Sabat.
Ret è dìn hasta fo , rac aon e ven güelet
Gant eun den fall benac , hac e ven discuillet.
Cetu eur mignon dìn a zo bet labezet
Gant tud ar Sinagog, hep rêson na sujet.

Destum a ra qeuneud.

---

*TRIVET DIALOG.*

PHINE, CORE, DATAN, ABIRON, etc.

PHINE.

Barça, den maleürus! petra rit-hu aze?
Gouzout a rit ervat e command hon Doue
En drede Gourc'hemen miret deiz ar Sabat,
Hep ober netra oll nemet an œuvrou mat.

AR JUIF.

Autrou, me ne meus grêt nemet dastum em...
D'ober eun tamic tân, p'am boa riou, da doma...
Hac ar rest eus an de, moyenant graç Doue,
E teuin d'en observi gant pep fidelite.

CORE.

Pa ordrenas Doue miret deiz ar Sabat,
E lavaras d'an oll pep labour da güittat,
Hac e voa ret eessi pep labouriou terifen ,
Diodan boan da bec'hi ha terri al lezen :
Ha te, den mizerabl, ec'h eus er brofanet
'ep necessite vras, mes dre avariçtet.

DATAN.

Alòn, demp d'e renta d'ar Bêleg-Bras Aaron,
Ha d'e vreur Moyses, ma clêvimp o rêson;
Rac ni a dle respont direc ar güir Doue
Demeusan oll grimou, mar tavomp varneze.

ABIRON.

Moyses hac Aaron, cetu amàn eun den
Hac hon eus surpreuet o terri al Lezen.
Deut omp d'en digass dêc'h evit bea barnet:
Disposit dioutàn bremàn eu ho souhet.

MOYSES.

Petra en deveus grêt? lavarit se din-me:
Ret e zê, qent e varn, gouzout ar wirione.

PRINS.

E voa o qeuneota aboe ar beure mat,
Hac én o c'hout ervat e voa deiz ar Sabat.
Dre ze sònjit bremàn var ho paciantet
Da betore suppliç e vezo condaonet.

AARON.

Scàuv avoalc'h ê e grim evit e bunissa.
Mes, demp d'an Tabernacl, va breur qèz, da guenta.
Ha p'hor bezo clêvet e zessign gant Doue,
E vo grêt dioutàn hervez e volonte.

AR JUIF.

Hit eta, Profet-Bras, ha c'houi ive, Aaron:
Ne gredfen birviqen em be punition
Vit eur vojat pe diou a gueuneud dastumet
Da doma va famill a voa cazi scornet.

MOYSES.

Demp eta, va breudeur, ha laqit eves mat
Ne deufe hep gout dêc'h ac'haleu da güittat.

MOYSES *daoulinet dirac ar Tabernacl.*

Protectour Israël, güir Roue an Æle,
Cetú ni prosternet dirac ho Majeste.
Ni ho ped humblamant, mar be ho polonte,

Da rêi anaoudeguêz d'am breur Aaron ba me
Hac én a dle mervel ar profanatour-màn,
Pe c'houi deo dre bo craç da bardoni deàn.

DOUE.

Lamit-àn eus ar c'han, Moyses hac Aaron,
Ha grit e labezi.bep nep compassion.
Dign ê deus ar maro, hac én ha qement den
A vo qer mizerabl da derri al Lezen.

---

## PÊVARVET DIALOG.

MOYSES *d'ar bobl:*

Ordrenet e aeus din, eus abeur aan Autrou,
Ober en labezi : Varc'hoas aur e varvo.
N'en dê qet apropos e labezi birie,
Balamour, va breudeur, da zantelez an de.

AARON

Sônjit birio, paour qèz, en brasder ho crimou,
Ha goulennit pardon dious Crouer au êuvou.
Leun ê a garante en andret pepini:
Esperout a ellit e teuy d'ho pardoni.

AR JUIF.

Horrupl e cavàn sur bea merzeriet
Evit eun tam qeuneud pe zaou a meus cavet.
Ha me a dleye-ta dont da lezel mervel
Gant ar riou va greg qèz hac ive va buguel?

AARON

Evit eur boan, va mab, pini zo temporel,
C'houi bo po, mar qirit, eur vuez eternel.
Ar boanniou a zouffrot a bèo ho pec'het,
Hac e vezot en êe goude ze cu-unet.
Vanite ar bed-màn, en e c'hompareson,
Zo eur bijadur vên hac eur bresumption.

Sortial a'r resoni.

## Pempet Dialog.

### Aaron *hac e c'hoar* Mari.

Aaron.

Mari, va c'hoar heua, terrupl bras ôn nec'het
Dre Voyses, va breur, ha Sephora, e bried;
En zo chef general var an daouzec tribut,
Hac evel un Doue enoret gant an dud.
Gouscoude ni hon eus meritou coulz hac ee;
Nê qet outàn hepqen en deus comzet Doue.
Abalamour ma ê saezonet e visach,
E teu ar bobl dre oll d'ober deàn homach.

Mari.

Qement a lavarit zo güir, va breur Aaron;
Me meus bet eus a ze cant despit em c'halon.
Ouzoc'h e comz Doue qercoulz ha dioutàn;
Mes ar bobl zo grossier, ne zònj nemet ennàn.

Aaron.

Mà ve èn a zònjfe en deveus enreujet
Eur bayanes, controt d'an oll Hebreanet,
Ne ve qet qèr touellet dre e idolatri;
Mes ret ê eun nebeut o lezel en sourci.

Doue.

Aaron, va Bêleg-Bras, petra ê qementse?
Ar c'hrosmol-ze a rit a zav betec an êe.
Ho preur a meus choazet Chef-Bras, dre va zicour,
Mes c'houi zo Bêleg-Bras ha Sacrificatour.
Petra a ra dêc'h-hu qemeret jalousi
Eus e oll veritou? consider da hini.
Penegert an urs saer a meus lide roet,
Sòuj e voas var ar plaç bremâ sur punisset.
Me scoy da c'hoar Mari bremâ eus al laournes,
Da venji an offanç a rit da Voyses.

Goulennit-ta pardon an eil hac eguile,
Pe e santot ar boez demeus a zorn Doue.

AARON *daoulinet.*

Pardon, va gûir Doue, demeus va oll maliç.
Santout a ràn e mens offancet ho justiç.
Excitit, va c'hoar guêz, ho calon d'ar regret,
Ha greomp pinijen, p'eo gûir hon eus pec'het.

MARI.

Ayou, allas! va breur, clàn bras en em gavàn;
Na ellàn qet comz mui... Hay! mervel a rancàn.
Dêvi a ra va c'horf gant eun tân violant,
Qen ôn prest da vervel, me a gred, en instant.

MOYSES *en eur antreal:*

Allas! va c'hoar Mari, petra ê qement-màn?

MARI.

Pardon, pardon, va breur! Ayou! mervel a ràn...!
E voamp o vurmuri enep dêc'h, Moyses,
Hac e zomp gant Doue punisset assambles.

AARON.

Ha me ive, va breur, zo bet qer mizerabl
Demeus ho hano sacr en em rentet coupapl;
Mes en qever ho treid, leun a zoumission,
Me c'houlen ouz Doue ha diouzoc'h pardon.

MOYSES.

Me ho pardon, va breur, ha c'houi, va c'hoar Mari,
Hac a bedo Doue ma teuy d'ho pardoni.

MOYSES, Mont a ra d'an Tabernacl.

Trec'hour bras Pharaon, va Mestr ha va Doue,
Distroit ho sellou coulz hac ho caranté.
Pardon d'am breur, d'am c'hoar, o deus hoc'h offancet,
Eus a greiz va c'halon, va Doue, me ho ped.

DOUE.

Lam da c'hoar, Moyses, ermes demeus ar c'han,
Rac alen da zeiz de e rànco souffr calz poan,
Ha da fin ar seiz de e recevo yec'het,
Sepet ma devo qeus da vea bet pec'het.

**Moyses.**

Me rent dêc'h mil graçou, va C'hroner beniguet,
Demeus ar vadelez oc'h eus en hon andret.
Roit din-me ho torn, ha deut, va c'hoar Mari :
Prometti ra Doue donet d'ho pardoni.

*Sortial areoat.*

---

## C'hoec'hvet Dialoc.

Doue, Moyses, Aaron, Caleb.

**Doua.**

Moyses, va mignon, ret e vo cass ac'han
Eun den a bep tribu da zouar Canaan.
Lavar dê remercout an dud hac ar c'hæriou,
Ha digass gante frouez a zo dre ar vroyou,
Evit prouvi dêc'h oll excellanç an douar
A meus preparet dêc'h dre va brassa pouvoar.

**Moyses.**

Me ray, Tad Eternel, gant calz humilite,
Qement a gommandit, ha ze he pell dale.
Me a ya da annonç d'ar bobl ho polonte,
Ha da choaz daoozec den d'ober ar veach-se.

**Moyses d'ar bobl.**

Pobl eus a Israël, avancit, me ho ped,
Doue an Doueou en deus din ordrenet
Casa daouzec ispion da zouar Canaan ;
Ha ze bep nep grosmol nep den güitibunan.
Dre ze sonjit ervat en eil bae eguile
Piou a vezo choazet d'ober ar veach-se.

**Aaron.**

Va breur, c'houi a choazo hervez ho polonte ;
Ne refuzo nicun pa gommandot deze ;
Mea choazit tud a vo vertuzus ha prudant ;
Modest, mad-oberour, anfin, tud asqiant.

**Moyses.**

Caleb ha Josue a vo deus ar barti ;

Levi, Juda, Isakar, Zabulon, Nephtali,
Gad, Azer hac'houi, Dan, Benjamin, Manasses,
Ho taouzec e ranqit partial assambles;
Ha consideri mat an dud hac ar c'hterion
Hor bo da gombatti pa erruimp eno.
Evit accomplissa Gourc'hemen an Autrou,
Digassit ac'hane demeus an oll frouezion,
Evit disqeuz d'an oll e zeo mad an douar:
Sur oc'h, mar grit ervat, e royo dêc'h pouvoar.

CALEB.

Ni a ray, Moyses, moyenant graç Doue,
Ar pez a ordrenit, en risq eus hor bue,
Partiomp, va zud qer, buanna ma elfomp,
Seul-qent e vezimp prest, seul-qent e tistrofomp.

MOYSES.

Hit eta, va zud qèz, en hano hon Doue,
Graç dêc'h da zistrêy yac'h an eil hac eguile.

An daouzec ispion a barti evit douar Canaan.

SEIZVET DIALOG.

LEVI, JOSUE, JUDA.

LEVI.

Houmâ ê, va breudeur, ar guær a Jerico,
Ar gaera a ouffet da velet bars er vrô.
Poan hor bo, hac e vemp trec'hourien er vataill,
Ec'h antren en our guær cernet a zeiz muraill.

JOSUE.

Qementse sur ho trompl. Sonjit, va breur Levi,
Penaus e man Doue ex penn eus hor parti.
Hon delivret eo deus a sqilfou Pharaon,
Hac el lec'h ma 'n Doue me ve james ne baon.

JUDA.

Domp da guerc'hat rêzo, mazimp prest en hon tro,
Rac aon e vemp guelet gant tud a zivardro.

Ma ellàn c'hoas er vech moot da gaouï va itron,
Birviqen Canaan ne velo va zalon.

---

### *Eizvet Dialog.*

*An daouzec ispion a antre dre eur c'hoste.*
*Moyses hac e suit a antre dre eun all.*

ISAKAR.

Ni rent dèc'h ar zalud, Moyses hac Aaron :
Dalit eur preuv certen eus hor c'hommission.
Cetu aze rêzin leun a zour excelant ;
Ne gafet qet e bar dindan ar firmamant.

MOYSES.

Êru mat ra veet, va zud ha mignonet ;
Calz a jna hon eus oll hirio nuz ho qüelet.
Disqeuzit demp ar frouez demeus an douar-ze.
Dehcat eo meurbet ho rêzin, var va fe.

ZABULON.

Güir ê, an douar-ze a zo deus ar güella,
Mes an habitantet a zo tud ar falla.

NEPHTALI.

Considerit ouspen e zint oll tud vaillant :
Ar bianna a zo qement hac eur geant.
Corfou bras ha tud caer a guement a gafet,
Hac istre ze int c'hoas qer cruel ha tigret.

AARON.

Nep en dens o c'brouet ba roet dê natur
Da vea qer cruel, a ell, me en assur,
Laqat o c'halonou qer douç evel coton,
Mar fell dê resista ouz hon ompinion.

JUDA.

Êzet bras ê amàn dooet da gaqetal ;
Mes ma vijec'h eno ne gredjec'h cozeal ;
O velet seiz muraill endro da Jerica :

Mo vijeo'h bet eno, e voa grêt ho paro.

DATAN.

Clêvit, tud ancien, n'en em abuzit qet
Da zònjal hor c'hass c'hoas da Ganaan, mar qeret,
Rac güelloc'h ve distrei d'an Éjypt adare
Eguet mont d'ar vrô-se da renta hor bue.

AZER.

Ia, güell ve ganén mervel en dezert-màn
Cant goech evit unan, assur el lavarân,
Eguet mont da Ganaan da gombatti oute,
Ha da rancout bea merzeriet c'hoas gante.

CORE.

Pell zo e tispiij din hac e cavân habec
En cundu Moyses hac e vreur ar bêleg;
Ha mar lezomp anê, e cavint an adres
D'hon laqat da vervel, ma ellont, assambles.

DATAN.

Mar carfec'h va c'hredi, e choazfec'h, Autrone,
Eur chef d'hor c'homandi ha lemel an daou-ze;
Rac epad ma vezimp gant tud fall cunduet,
N'hor bo nemet maleur, va c'hredi a ellet.

CALEB.

Gourach-ta, va breudeur, eveldoc'h e fell din;
Mes selaouit ive ar pez a lavarin.
Demp hardi da Ganaan, en em zicouromp tout,
Ha ni laqay anê hep dale en hirvoud.

BENJAMIN.

Essoc'h ê lavaret cant güech eguet ober;
Mes neus nemet bombaçç pa vet re demerer.
Consideromp hepqen ar guær a Jerico,
Na penos ec'h allemp biqen antren eno!
N'ouzoc'h-u qet e deus seiz muraill cimantet?
Evit c'hanchat oute ne reont van ebet.
Ret e vo dre injin toulla doun didanne,
Rac anes, birviqen ne vimp mestr dioute.

JOSUE.

Va breudeur, sonjit mat, qent ma partiot quit,
Eo Doue ho tennas eus a vrô an Ejypt . .
A sqilfou Pharaon, a furor e arme,
Ha penos ar Môr-Ru a louncas aneze.
Doue eo an trec'hour var qement arme zo,
Ha certen e ray demp qemeret Jerico.
Ellout ra dezori e oll habitantet
Evel eun tam bara pa ve brassa hirboet.

AMRON.

Re hir ê ho teodou, Caleb ha Josue;
Mes nier c'hrenno dêc'h, diudan bean hor bue.
Me zo güelloc'h ganén mervel en dezert-màu
Éguet mont da vervel da zouar Canaan.

PHINE.

Ret ê demp labezi Caleb ha Josue,
Hep cavet nep truez eus ar c'hanfardet-se,
Ha goude ni c'hoazo eur chef eus hon divis,
Evit ma tistroimp d'an Ejypt var hor guis.

AARON.

Demp prim d'an Tabernacl, va breur, me ho suppli,
Da bedi hon Doue da zont da apezi
Crueldet an dud-màn hac o amportamant.
Pe en em venjiet prest var nep so inoucent.

MOYSES *a ya d'an Tabernacl hac a lavar:*

O puissanç admirabl demeus a un Doue!
Prosternet d'an daoulin dirac ho Majeste,
Distroit, m'ho suppli, d'hon zellet a drue,
Pe e zomp ar vech-màn en danjer hor bue.
Preservit Josue ha Caleb, me ho ped,
Rac e maint var ar poent da vea labezet.

DOUE.

Moyses hac Aaron, Ministret un Doue,
Lavarit c'hoas ur vech d'ar bobl disleal-ze
E teu betec an ê ar murmur a reont,
E trêtin aneze evel ar meritont.

Lavarat a reont e souffrint an oll boan
Qent eguet mni distrei da zouar Canaan.
Eh bien! me a rayo deze o holonte,
Ha ne zay da Ganaan nemet o bngalé.
A dal an uguent vloas bremâ zouden vatant
M'o scoy eus a varo, pa int qen insolant;
Hac an daou vizerahl zo caus d'ar c'hrosmol-ze
A vezo an objet eus a goler Doue.

An deg ispion a varv.

## *Naovet Dialog.*

MOYSES, AARON, HEURI.

MOYSES.

Va zod ha va ligne, güelit c'hoas ar miracl:
Deut ê c'hoas hon Doue var lein an Tabernacl.
Ar maro deplorapl eus an deg mechant-mâ
A dle, bras ha bian, me gred, dont d'ho toucha.
N'am strinqit d'an daoulin en presanç hon Doue,
Ha goulennit pardon eus hoc'h iniqite.

AARON.

Ne allomp qet avoalc'h crial ha deplori,
Pa zônjân pegner prest e voamp d'ea am daoni.
Ne lavaromp netra nemet varlerc'h Doue,
Rac qentoc'h e carfen mervel gant ar re-ze.
Ha sônjal a rit-hu, va zud ha va ligne,
E zeo demeus a bleus e zeo grêt va ene?
Nemet evit ho mad ne zeziromp parlant,
Ha senti ouz Doue, pa ro commandamant.

HEURI.

Mui lavar er ailanç va C'hrouer beniguet
Eguet oll elôqanç oratourien ar bed.
Dre ze en em strincân ouz treid ho Majeste
Evit goulen pardon eus hon iniqite.

AARON.

Corrijit ho puez en amzer da zonet,

Ha bezit qeuziat bras d'an hini tremenet.
En em dennomp bremàn en hano va Doue
Pepini d'e gartier da gavout e ligne.

CORE. *Sortial a reont.*

Datan hac Abiron, c'houi, va daou vignon qèz,
Pell zo en em garomp ha ze evit james:
Me lavar bardimant, hep en em barjuri,
Ne garàn er bed-màn nepden qement he c'houi.
Gout a onzoc'h ervat e zomp ar re guenta
Demens a Israël hac ar principala.
Gouscoude e souffromp donet d'hor c'hommandi,
Dre urzou Moyses, hep credi er choqi.
Rac-se e meus c'hoant vras da zonet d'ho pedi
D'en em entent hon tri evit en attaqi,
Ha lavaromp deàn, en despet d'e ene,
E rànqimp-ni d'hon tro command da bobl Doue.

DATAN.

Mil güech em boa sònjet er pez a lavares;
Mes anes ma comzes, me davje da james.
Hoguen, demp a-unan, mar consant Abiron;
Tennomp ar Sacerdos embêr digant Aaron:
Hanaveet e zomp evit Cheffou er vrô
Demeus a Israël, grogno nep a garo;
Hac e redàn penns ec'h ellomp commandi
Ha gouarn ar public qerçoulz ha pepini.

ABIRON.

Qement a broposit a zo oll em apenet.
Ret e vezo sinulia da guenta n'em glêvet,
Rac ma teufe d'ar bobl eo hon enep donet,
E vemp en danjer bras da ven labezet.
Bremàn-ta pepini a yel eus e goste.
Pedit ho mignonet ha me bedo va re;
Ma vemp trie'hant demeus ar memes santimant,
Ni denfe an daou-ze eus a gommandament.

DATAN.

Hoc'h avis, va mignon, a gavàn just ha mat:
Demp eta prontamant, hac hastomp prest a droad;
Mes comzomp da guenta d'ar re principala,
Ha ni n'em assamblo da vont betec ennâ.

---

*DECVET DIALOG.*

CORE, DATAN, ABIRON, *hac o suit, dre eur c'hoste;*
MOYSES *hac* AARON *dre eur c'hoste all.*

CORE.

Moyses hac Aaron, èru omp d'ho cavet,
Gant daou c'hant anter-cant eus hon partisanet,
Evit disclêria dêc'h hon eus determinet
D'ho lemel eus a Chef d'an Israëlitet.
Gouzout a rit ervat e zomp ar re guenta
Demens a Israël hac eus ar re voella;
Ha dre ze ec'h ellomp, an oll a ell credi,
Commandi pobl Doue ive qercoulz ha c'houi.
Sònjit ha c'houl gousant qementse en silanç,
Rac ne c'houlennomp qet ober tam violanç,
Rac pep principala a zo deus hor c'hoste;
Dre ze ne glasqit qet nep seurt difficulte.

MOYSES.

Penos, tud mizerabl! ha ne ouzoc'h-hu qet
E zêo dêc'h enor bras oc'h choaset Levitet,
Hep dont c'hoas da c'houlen eun dezir qen huel?
Teulit plê, mar qerit, ho crimou zo marvel,
Ha Doue a bunis atao hac hep truë
Ar superb arògant, pa ve'e volonte.
Petra a ra dêc'h-hu eavet ambition
Ouz an dignite vras en deus va breur Aaron?
An Autrou, dre e c'hraç, er galvas evit se,
Hac en lamo ive pa vo e volonte;

Rac Doue zo qer bras, n'ell hea servichet
Nemet gant ar re-ze en deveus bet choazet.

DATAN.

Ma elfec'h hor sponta gant ho contadellou,
Ha rêi demp da gredi ne c'houlen an Autrou
Nemedoc'h evit Chef, en em drompla a rit
Gant ho contadellou hac ho ton impocrit.

MOYSES.

Deut eta, va breudeur, oll varc'hoas, mintin mat,
Gant hoc'h oll gonsortet, mes hep nep manc avat,
Ha me ray da Aaron en em gavout ive,
Ha Doue, dre e c'hraç, a zecido ouz se.

*Sortial a reont.*

---

## *U N N E C V E T   D I A L O G.*

MOYSES *hac* AARON *gant o suit, dre eur c'hoste;*
CORE, DATAN *hac* ABIRON *dre eun all.*

MOYSES.

Aaron, va breur hena, qemerit an ezanç,
Offrit-én da Zoue amàn en hor presanç.
Core, hac'houi, Datan, c'houi ive, Abiron,
Communcit-ta ive d'ho tro ho fonction,
Ha goulennit ar c'hraç digant ar güir Doue
Da c'hout piou diouzomp a zo choazet da ze.

MOYSES *var e zaoulin.*

Crouer, Conservatour d'ar bed ha d'an êevou,
N'en em opposomp qet dre c'hloar na bombançou
Var ar c'hrosmol eüzus a rêr en hon andret:
Roit demp da anaout ar re oc'h eus choazet.

DOUE.

Pobl Doue, tec'hit oll buanna ma elfet
Eus a guichen Core hac e oll gonsortet;
Rac ne allàn pelloc'h dont da zouffr o c'hrosmol:
En creiz punç an ifern e màn o flaç dê oll.

Amàn e tigor an douar, ha Doue a gantin

Hit, hit, tud milliguet, da greiz punç an ifern;
Hoc'h oll madou ha c'houi da lesqi en eur bern.
Lucifer ê an tad eus ar superbite:
Collet oc'h eus ar plaç a voa grêt dêc'h en êe.

MOYSES.

Aaron, saillit er fiam, mes saillomp hon daou-ni,
Da vit an ezançouer a velàn o têvi.
Ebara en Tabernacl e vezint rezervet,
Vit na velo en oll, balamour d'o fec'het.

JOSUE.

Moysêa hac Aaron, pedit, me ho suppli,
Doue bras Abraham da zont d'hor pardoni,
Pe e zomp pulluhet gant an tân eus an êe
Da venji pec'hejou an tri maleürus-se.
Cetu maro aze pêvarzec mil eiz cant,
Hep conta'r c'homplisset a voa daou anter-cant.

AARON *var e zaoulin.*

Majeste adorabl! cetu ni prosternet
Amàn en ho presanç. gant eur galon mantret,
Pardonit d'ar bohl-màn, me ho ped, va Doue,
Rac n'anaveont qet o oll iniqite.

DOUE.

Aaron, laqit parfum en hoc'h ezançouer,
Da c'hout ha c'houi ello appezi va c'holer,
Hac hit entre an tân hac an dud impi-ze:
En ho favor ho taou e pardonio dêze.

AARON.

Me rent dêc'h mil graçou, va C'hrouer beniguet,
Demeus ar vadelez oc'h eus en hon andret.
Brassoc'h e zêo ho cloar o tont d'hor pardoni,
Eguet ê hor maliç o toot d'hoc'h offanci..

Sortial a recont oll.

---

## DAOUZECVET DIALOG.

### *An Eneou daonet a antre.*

ENE CORE.

O maro deplorahl ens eun ene daonet !
N'eus ebars er hed-màn na gueunu, na speret
A ouffe explica oll hrasder ar pec'het,
Pa è én è ar c'hans a hoan ar re daonet.
Qercoulz è dín eta guervel va c'homplisset,
Pa omp hon tri coupahl ens ar memes pec'het
A zo caus d'an tourmant a zouffromp er flamou :
Datan hac Abiron, deut da zouffr hor poaniou.
Ra vezo milliguet ar moment hac an de
Ma ris, tud maleürus, ganèc'h societe ;
C'houi ho taou a zo caus eus va daonation ;
Dre ze me losc varnoc'h va malediction.

DATAN.

Penos, qef an ifern, c'houi è voe caus bepret
Eus hor maleur hon daou, ha c'hoas hon tamallet !
Da gonseill a zo caus m'omp dêvet var ar glaou,
An devez eûzus-màn, corf hac ene hon daou.
Mes pa gonsideràn en eun eternite,
E za en disesper va c'horf ha va ene.

ABIRON.

Pa voamp var an douar en hor prosperite;
Ne zònjemp er maro nac en eternite;
Mes bremàn e santomp en creiz punç an ifern,
An tân o tevori hor c'hig hac hon esqern.
Pa omp bet mignonet qeit ha ma voamp er bed,
Güelomp ha ni a zo memes tra punisset a
Despeignit dìn en bref darn eus an tourmantchou
A zouffrer en tân flam evit ar pec'hejou.

*Ene* Core.

Ne zeus speret humeo capapl da recita
Poan eun ene daonet, memes ao disterra.
Me ya da gonta dèc'h ebars en abreja
Un darn eus ar poanniou a dourmant va ene.
En heur hac er moment ma tigoras Doue
An douar d'hor lounca an eil hac eguile,
E teuas eur milion demeus a ziaoulou
Da guemer possession em c'horf hac em memprou.
Treinet e voen gante eo eur gotier bervet
A zour bac a alum bac a beol aspiqet.
Oll boanniou ar bed-màn, comparajet dêze,
N'en diat nemet broudaj pe eur glizie mis mae.
Goude bea pareet hor c'horf hac hor memprou,
E crog neuze ennomp eun nombr a ziaoulou,
Hac a deu d'hor strinca en eur rivier sclasset.
Distro eta, pec'her; mes selaou ar banqet
A zo preparet did er plaç-se a anqen:
Qeit ha ma out er bed, commanç da binijen.
Gant ar mân eus an êe e voamp-ni die'boutet;
Mes ar güella meuzou demeus ar re daonet
A zo sourdet eûzus, aeret ha tousseguet,
Hac hor güella breuvach eo goad ar serpantet.

Datan.

Oll sqiant ar Sorbon nac an theoloji
Nac ar philosophet o'ouffent qet despeigni
Ar boan hac an tourmant demeus ar re daooet;
Rac dre an oll memprou e zoar oll tourmantet.
Va ziouscouarn malaurus, pere am boa prestet
Da zelaou mil gomz lous epad ma voan er bed,
A zo carguet bremàn eus eun tân violant,
Hac a boas va empen atao horrublamant;
Va daoulagad liqas, leun a lubricite,
Gaot pere e selleo traou fall a bep coste,

A zo gant Lucifer bac e gommisserrien,
Creuvet gant o sqilfou ha tennet eus va fenn;
An teod abominabl gant pini e laren
Mallozou ar goassa, pa voàn er hed monden,
A zraillàn gant va dent gant atrach ha furi,
Hep gallout, va breudeur, dont d'en em arrêti.
Core, an den mechant, e'houi ive, Abiron,!
Ho taou e zoe'h penn-caus eus va daonation.
Oh! pa gonsideràn en eun eternite,
Ne ra nemet commanç oll malenr va ene,
E zòn vel eur c'hy clàn pe eur blei arrajet,
Adieu vit birviqen... En ifern òn daonet.

ABIRON.

Adieu a lavaràn dêc'h oll, Patriarchet;
C'houi zo var an hent mat, ha ni a zo daonet.
Adien, Speret-Santel; collet hoo eus ar gloar
Ho poa promettet demp pa voamp var an douar.
Adieu ur veach c'hoas d'ar bed ha d'e hompou;
Ne deu oetra ganamp nemet hor pec'hejou.
Mil malediction a roàn did, Core:
Te zo caus òn daonet hed eun eternite.
N'en dê voas dìn eta mont d'an ifern, allas!
Adieu a laràn c'hoas d'an Doue am c'hronas:
Collet e meus ar plaç a voa grêt dìn en êe,
Qercoolz ha Lucifer, dre va superbite.

Lonqet int e calon an douar.

---

***TRIZECVET DIALOG.***

*Bugale Jacob a antre en dezert.*

RUBAN.

Va zud ha mignonet, scuiz bras en em gavàn
Dre ar fatig eûzus hon aus en dezert-màò.
Me gred en deus marc'hat Moyses oua Doue
D'hor c'hass ha d'hon digass etro pad hor bue.

SIMEON.

Güir ê; e zomp amàn eun daou-uguent vloas, so,
Oc'h audori fatig hor brêv bete'r maro.
Daoust petra zo caus n'hon laca da antren
En douar promettet, mar guell donet abenn.

LEVI.

Ma vijemp bet lêzet gantàn bars en Ejypt,
N'hor bije qet d'e vlam, hac e voampa boan quit.
Mes én a zo bet caus d'hon digass oll amàn
Da vervel gant an naon ha paourente ennàn.

JUDA.

Güir ê, ne gafemp qet amàn un tam bara,
Nac eur banne dour mad alies da eva.
N'hon-eus netra amàn nemet ar mân hepqen,
Hac a zo, a ouzoc'h, d'hon estomac goal yen.

ISAKAR.

Demp da c'houlen outàn perac n'hor c'hass ac'hann,
Ha ne ra demp antren en douar Canaan,
Rac ar mân a zo demp disuportapl dija,
Ha n'hon eus mui ezom. Coulz ê demp caout netra.

NEPETALI.

Sònjit en amzer zo aboue ma omp amâ
E trei hac e tistrei, hep esper en nep tra.
En a vo caus demp oll da vervel en toul-màn,
Dre ma omp bet qer sot evit heuill aneàn.

GAD.

Pa voamp-hi en Ejypt en douar a Gessen,
Hor boa pep tra eno, hervez hor gourc'hemen;
Mar rànqemp labourat, voa-hian hor mizer,
Rac ni hor boa qig-sall, qig eujen ha qig yer.

*

## *Pevarzekvet Dialog.*

Moyses, Zabulon, Dan, Azer, Benjamin.

Zabulon *da* Voyses.

Ha dêc'h, Profet santel! Èru omp d'ho cavet,
Da c'honlen diganêc'h ha c'houi oc'h ens sònjet
Da ober diligaṅç evit hor c'hass ac'hann;
Ha d'hon laqat d'antren en douar Canaan.

Moyses.

En han' Doue, m'ho ped, n'en em dransportit qet,
Hac offrit da Zoue an oll boan a zouffret;
Dont a rai qent a ze da rêi dêc'h liberte,
Rac ar pez a meus grêt voa dre e volonte.

Dan.

Qement en em glêmemp diouz an Autrou Doue
Evel diouz ac'hanoc'h, dre n'hor boa liberte;
En Ejypt e cavemp pep tra d'hor bolonte,
Hac amàn e varvomp cazi en paourente.

Doue.

Tud perfid ha méchant! ar c'hrosmolou a ret
A ràne bremâ souden hea prest punisset.
Me laqai serpantet eus a dân d'ho crigna,
Qen a deufot certen d'en em gonvertissa.

Azer. Amàn e teu serpantet a dân.

Fors! sicour, va breudeur!... Petra è qement-màn!
Ouspen deg mil serpant a zo endrô amàn.
Ar c'hrosmol hon eus grêt a henep hon Doue
A zo caus ma varvimp... Oh! grêt ê eus hor bue!...

Benjamin.

Goulennomp oll pardon diouz an Autrou Doue,
Ha pedomp Moyses, mar he e volonte,
Da vont d'an Tabernacl evit goulen pardon,
P n a reqetomp eus a greiz hor c'halon.

MOYSES.

Va zud ha va ligue, ar bunition-màn
A ro sclêr da entent da guement zo amàn
Penos ec'h offançomp hor Mestr mat, hon Doue,
Pa refusomp senti da urz e Vajeste.

MANASSEA.

Mar domp bet re frajil en amzer dremenet,
E refomp pinijen en hini da zonet,
Mar be ho madelez dressi c'hoas eur reqet
Evit obteni demp pardon eus hor pec'het.

MOYSAS.

Ma ya d'an Tabernacl da gavet va Doue,
Ha c'houi, hit d'an daoulin an eil hac eguile.

En em daoulin ra d'an daoulin dirac an Tabernacl, hac a lavar :

Va C'hrouer beniguet, leun demeus a drua,
Sellit diouzomp oll ouz treid ho Majeste,
D'ho pedi humblamant c'hoas eur vech em reqet,
Da bardoni d'ho pobl ar c'hrosmol o deus grêt,
Oh! cessit, me ho ped, an oll maleurïou-mâ
A zo deut eus ho perz evit hor c'hastia.

DOUE.

Grit eur serpant en coeor, Moyses, hep dale,
Hac uz d'an Tabernacl laqit-én prast neuze :
An nep a vo blesset, touchit-àn gant fe vat,
Hac er memes istant e teuyo da voellât,

MOYSES

Admirapl oc'h bepret en andret hoc'h œuvron,
Me a rent, va Doue, d'ho madelez graçou.
Deut ganén, pobl Doue, buanna ma elfet,
Ma rin eur serpant coeor da rêi dê ar yec'het,
Hac an neb vo blesset, sellet-àn gant fe vat,
Hac er memes istant e teuyo d'o guellât.

Sortial a reont.

𝕏

---

## *Pemzecvet Dialog.*

BAAL, *hac e suit.*

BAAL.

Dre Doue Jupiter hac an oll Doueou,
Ma n'en dòn miserabl, daouest d'am oll madou,
Pa ne gredàn bremàn disclêria ar brezel
D'ar bobl disleal-ze demeus a Israël.
Petra à dal dìn-me bea oll-buissant,
Ha caout eur pales caer leun a aour hac arc'hant,
Pa ê tremenedi ha cos canailles fall
A laca da grena va Majeste royal!
Mes ret ê din sònjal amàn bremâ-zouden
Var bez condition dont dioute aben.
Hit eta, Paj bian, da gavet ar Profet
Zo banvet Balaam, unan va mignonet,
Ha lavarit deàn dont ganêc'h em bete,
Ha me recompanço e jenerosite.
Roit deàn da entent ê va intantion
E rofe em reqet e valediction
Var ar bobl Israël, pere a zo campet
En qicben va douar, n'oun qet var bez sujet.

AR PAJ.

Roue bras ha puissant, me ray gant calz a joa
Qement a gummandit. Me a barti bremâ.
Me laro d'ar Profet, mar car dont ganên-me,
Er greot evurus ar rest eus e vue.

*Sortial a reont.*

## *C'hozzecvet Dialog.*

### *Ar Paj, ar Profet* Balaam *hac e suit.*

Ar Paj.

Ha dêc'h, Profet Balaam. Me zo deut ho pete,
Digasset gant Baal, va Frinç ha ve Roue,
D'ho pedi humblamant da zouet d'e gavet,
Hac e recompanço ar hoan a guemerfet.

Balaam.

Servicher ôn deän hac ive d'e Briocet;
Lavarit, Paj bian, petra ê ar sujet
A laca ar Roue da zouet d'am c'hemen:
E màn va oll bouvoar dindan e c'hourc'hemen.

Ar Paj.

Lavaret en dena dìn ê e intantion
D'ho supplia da rêy ho malediction
Var ar hobl Israël pere a zo campet
En qichen e zouar, hac o deus en choqet.

Balaam.

Antreit, Paj bian, en ty da zisqûiza,
Ma yìn en orêson qent eguet partia,
Rac Doue Israël a zo meurbet puissant,
Hac e rancàn clêvet gantàn e zantimant.

Doue.

Balaam, chom er guêr, mar cares da ene,
Rac ar hobl-se a zo beniguet gant Doue.
Mar roes varneze da valediction,
Té po va hini-me, cred se ferm es calon.
Renonçeta d'an aour, d'an arc'hant, d'ar perles,
Evit heuill un Doue ao leun a vadelaz.

Balaam.

Distroit, Paj bian, da Voah pa guerfet,
Lavarit d'ar Roue ne ven qet permettet

Rêi d'ar bobl Israël va malediction :
Queuz a meus na ellân contanti e galon.

AR PAJ.

Mâ eta, Profet bras, qen a vo ar c'henta :
Nebeut a dra ho mir da zont d'en oblija.

*Ment a ra d'ar pales.*

---

## SEITECVET DIALOG.

### AR ROUE BAAL *hoc e suit.*

BAAL.

Ac'hanta, Paj bian, petra'n deus repontet
Ar Profet Balaam, pa nê deut d'am güelet?

AR PAJ.

Respontet en deus din gaut enor ha respet
En devoa eur c'heuz bras pa na elle donet ;
Mes Doue Israël a zo meurbet puissant,
Hac en deus difennet outân expressamant.

BAAL.

N'en em rebutân qet evit ar vech qenta.
Hastit prest, Someiller, da vont betec ennâ ;
Cassit ganêc'h arc'hant, aour, diamant, perlez,
Da c'hout ha c'houi ello tenti e zanteles.

AR SOMEILLER.

Monarc ar Rouane, credit parfetamant
E heullin gant joa vras hoc'h oll gommandamant.
Ma ne allân charmi calon ar Profet-se,
Noc'h eus ezom, me gred, da zônjal mui en ze.

*Balaam a antre, hac ar Someiller a guntian.*

Deiz mad dêc'h, Balaam ; me zo deut d'ho qüelet
Abeurs ar Roue Moab, unan ho mignonet,
Harpet var ho merit, ho jenerosite,
Hac ho recompanço, n'ho pe morc'het ouz se.
Presanti a rân dêc'h eus a greiz ve c'halon
Aour, arc'hant ha perlea en ho tiscretion ;

Hac bo pedàn mil güech da zonet d'ar pales :
Anaoudec bras e vo eus hoc'h oll madelez.

BALAAM.

Qeus bras a meus, Autrou, o tont da refusi
Ho Mestr, dre ma ê deut d'en em goustamanti.
Mes, antreit, m'ho ped, en ty da zisqüiza,
Hac embêr me roy dêc'h va respont divea.

BALAAM, *var è zaoulin.*

Doue bras Abraham! deut-zo c'hoas va bete
Abeurs Roue Moab eur-messajer oeve.
Mar deut d'am permetti, e yin betec e dy,
P'en deus digasset c'hoas da zont d'am reqeti.

DOUE

Den perfid ha méchant ! ha sònjal a res-te
E zeus nep tra cuzet da zaoulagad Doue!
An avariçdet zo en creiz fonç da galon
A ra did o'em lezel ebars en abandon.
Qê… gra vel a gari : ne zepand qet va gloar
A œuvrou eur Profet nac a dud an douar.

BALAAM.

Retornit, Someiller; lavarit d'ar Roue
Ec'h érruin embêr, ne vo qet a zale..

AR SOMEILLER.

Mâ eta, Profet bras, qen a vo ar c'henta ;
Me esper ho qüelet pa zonjin nebeuta.

AR PROFET *a bign var è uzenés, hac a lavar :*

Demp-ta, va azenez, da gaout Moab timat ;
Bremaic me a velo ha te zo mad a droad.

---

*TRIVAC'HVET DIALOG.*

DOUE *demeus e Varados.*

Disqennit, Gabriel, buanna ma elfet,
Hac hit da arrêti Balaam ar Profet.

Difennit dioutàn, pa gomzo s Zoue,
Ne lavaro netra nemet ar virione.

AN ÆL GABRIEL.

Me ya, ô vs Doue! gant pep seurt dilijanç,
Bremâ-zouden vstan da heuillhoc'h ordrenanç.

*An Æl a ya dirac an azenes. — Ar PROPHET a gri varni.*

Hast, boedar c'hoscounnar; dioual d'ober did droug;
Tost è did, tam an diaoul, bea torret va goug.

AN AZENEZ *a gomz.*

Cruel out, den mechant, da zont d'am voaldrêti
Evit bea chommet eun nebeut da beuri.
Disqen divar va c'hein, ha deus buan gane,
Me vel eur Messajer èru demeus an êe.
Deus da renta homach ha da zoumission,
O sellet ouz Doue, a zo Roue an Trou.

AN PROFET.

Güir Messajer an Êe, Cannat an Eternel,
Prest clos ôn da retorn, mar qerit va lezel.

AN ÆL.

Me zo eur Messsjer abeurs ar güir Grouer,
A zo deut d'ho cavet ebars en bèr amzer,
Evit lavarat dèc'h abeurs ar girir Doue
N'ho po d'ober netra control d'e volonte.
Mar grit, me bromet dèc'h, evel Ambassadeur,
Dre urz e Vajeste me rento dèc'h maleur.

AR PROFET.

Demp bepret, àzenez, hep ober mic na mac,
Var bor paciantet entrezec ha Balasc.
Pa vin èru eno, neoze me s zoujo,
Hac a deuy da oher hervez ma vo an dro.

Mont a ra d'ar c'hâloup var e azenes da bales ar Roue.

***

## NONTEGVET DIALOG.

AR ROUE, AR PROFET BALAAM.

AR PROFET.

Salud, Roue Moab, ha da oll dud ho ty;
Me zo deut d'ho cavet evit ho servichi.

AR ROUE.

Balaam, me ho ped, pa oc'h deut d'am bete,
E meus c'hoant e rafac'h eun dra d'am bolonte,
Ha m'ho recompanço evel ma ê dleet;
Evit aour hac arc'hant e viot contantet.
Mes me a lavar dêc'h : gant ar gondition
Mar tolot hardimant ho malediction
Var ar vugale-ont demeus a Israël
Am laca chagrin bras, cazi bete mervel.

BALAAM.

Sir. me a lavar dêc'h gant peb affection
E roin dê gant joa va benediction;
Dre urz ar güir Doue en deus dìn commandet
Da zont betec amàn assuret d'ho cavet,
Rac-se, sònjit ervat o ràncomp oll mervel,
Ha souffri marteze ar boannion eternel,
Ha pa gomparisfomp eun de dìac Doue,
E teuy d'hor punissa herves e volonte.

AR ROUE.

Ar pez a lavarit a zo güir ha certen;
Mes ni zo oblijet ive d'en em zouten,
Ha da renta servich an eil da eguile
Entre ma vimp er bed, bete fin hor bue.
Rac-se, mar oc'h eos c'hoant d'am oblija en ze,
Roit dìn eun avis bremàn var guementse,
Ha me ho contanto, certen ne vàoqin qet:

Arc'hant bac aour ho posur ar pez a guerfet.

BALAAM.

Sir, clêvet oc'h eus sur hep mar va zantimant:
Biscoas ne voen tentet evit aour nac arc'hant;
Mes va Doue en deus ouzin-me difennet,
Ha memes gant eun Æl e zòn bet gourdrouzet;
Pa voan o tont amàn e meus bet rancontret
Eun Æl en creiz an hent en deus v'avertisset
Ma teujen da deurl plê petra a lavarjen,
Pe em exterminje ractal var an dachen.
Ha rac-se e meus calz a apprehansion.
Ne lavaràn netra nemet dre vras güirion.

AR ROUE.

Clêvet a rès, Balaam? Me lavar did certen,
Pa out deut d'am c'havout, e rànqi va zouten,
Ne dal qet did sònjal ober goab diouzòn,
Pe e yà va speret ermès eus a rêson.
Rac-se me as ped mad da zont prest da zònjal;
Me as recompanço bremâ zouden ractal.
Ne c'heus nemet goulen bars er som a guiri:
Rentet e vi contant, ne dal qet differi.

BALAAM.

Sir, bea oc'h assur eur Monarc bras, puissant;
Ho renomme zo bras dre'r bed antieramant.
Ne zens provinç abet en ho rouantelez
A gnement a gredfe dont da zevel e mouez.
Me meus sònjet eun dra ar finna à gafet,
Da laqat d'en em goll an Israëlitet;
Mes crena ràn gant spont eus ar pez a zònjàn,
Goude lavar an Æl, pa voan o tont amàn.
Sevel a ra va blêo, hepqen ouz e zònjal
Er Barner rigourus deiz ar Varn Jeneral.
Eno ne allimp mui donet da drêin corden:
Disqeuzet e vo din va c'hrimou pen-da-ben.

AR ROUE.

Va mignon Balaam, güir Brofet, mignon mad.
C'hoas en ho supplian, sepet ma vo d'ho crat,
Dont da rêi avis dia, mar ba ho polonte.
Me ho recompanço, ne vo qet a zele.
Me roy dêc'h va denzor da guemeret ho c'hoant,
Daouest dêc'h pe en aour p'otramant en arc'hant.
Me roy dêc'h ur brovinç p'otramant un dugach;
Ansin, qement a vo d'ho prassa avantach.

AR FALS PROFET.

Sir, me lavaro dêc'h ar pez a meus sônjet:
Beit soign da zestum eun nombr bras a verc'het,
Ha pa vint dastumet oll evel eun arme,
E vo ret dêc'h lacat officerien varne,
Ha cavout ar voyen evit ma vint casset
Neuze souden en mêse an Israëlitet,
Ha me a bromet dêc'h, en fe a Balaam,
E vint aur, hep dale, carguet eus a estlam.
En em laza a rint, hep cavout nep true;
Ne roint nep cartier an eil da eguile.
Rac-se, hastit ober var ze ho tilijanç,
Ha laqat publia var ze hoc'h ordrenanç;
Ha pa vezo savet eun daou pe dri vilier,
Grit o leusqet eno, ha deut neuze d'ar guêr.
Lavarat a ràn c'hoas m'ho po da guemeret
Merc'het brao, mes a vo a uguent vloas oajet.
Mes ret vo e vent caer, ze a zo excelant,
Rac bepret ar goaset a gar ar merc'het coant.
Rac-se eta, va Frinç, m'ho ped da guemeret
Dre ho rouantelez ar goanta ar merc'het.
Sònjit en hoc'h affer, rac me rànc partia.
Adieu eta, va Frinç. Qen a vo ar c'henia.

Ar Roue a ro deàn eur yalc'had aour.

AR ROUE.

Cetu aze, Balaam, vit ho trugarecat.

Domach eo ê rànqit bremàn dont d'am c'huitàt!
Adieu, va mignon qer, qen a vo ar güelet;
M'am be ezom ouzoc'h, e voc'h digemennet.

BALAAM.

Adieu ta, va Roue, ô Prinç meurbet caret!
Me a zo d'hoc'h urzou en ho servich bepret.

Sortiat a réont.

---

*UGUENTVET DIALOG.*

DOUE HA MOYSES.

DOUE.

Moyses, va mignon, bremà meus bolonte
Da laqat chenchamant ebars en ho toare
Bea a meus dezir ma teufot da repos.
Assambles gant ar Zent en gloar ar Barados.
Mes me a gommand dec'h, qent êchu ho pue,
Da laqat en ho plaç ar Barner Josue;
Hà laqit punissa ar fals Profêt Balaam;
Ha goude, Moyses, me ho cavo divlam.
Grit ar pez a larân, dreist oll ne vânqit qet,
Hac ho po recompanç en pâles an Drindet.

MOYSES.

Just ê ha rêsonabl, va Mestr ha va Autrou,
C'houi zo Crouer d'ar bed hac ive d'an êevou.
Meurbed eo just dîn-me donet d'ho servicha
Gant peb fidelite, qeit ma vin er bed-mâ.
Bremàn me ya da gaout va mignon Josue,
Da lavarat deân abeurs ho Mâjeste
Dont da guemer ractal parg va oll offiçou,
Dre urz ar güir Doue zo Crouer d'an êevou.

MOYSES. Josue a antre.

Cetu-én, a gred dîn, amân prest da antren;
Eru ê d'am c'havet me gred a dra certen.

Salud dêc'h, Josue, dre eur güir garante,
Me e yê d'ho cavet abeurs ar güir Doue.
Ordrenet eo deus din, bep dale davantach,
Donet bardiamant da guemeret courach
Evit ober brezel d'ar fals Profet Balaam,
En deus en em gunduet evel eun den infam.
Rac-se-ta, Josue, m'ho ped, ne vanqit qet,
Hac eun deiz gant Doue e viot recompancet.

JOSUE.

Moyses, va mignon, grêt e vo qementse,
Hac e tlefen, assur, dont da goll va bue.
Mes ret e vezo dêc'h sevel din eun arme,
Ha laqat General va mignon qer Phine.
Ni a yêlo neuze var ar Madianet
Evit o funissa, vel o deus meritet.

MOYSES.

Josue, me zavo dêc'h-hu daouzec mil den,
Ha pa ho po Phine n'ho po sur nep anqen.
Ouspen, ar güir Doue a vo ganêc'h presant,
Hac a dalvezo dêc'h mui eguet mil pemp cant.

JOSUE.

Me zey qementse oll sur, herves hoc'h urzou,
Harça, sonjomp breman ebars hon afferou.
En em dennomp ac'han pa guerot, Moysea,
Ha ni a barlanto eun nebeut assambles.

En em retira a reont, ha neuse ec'h erruont adare.

---

*UNAN-VARNUGUENTVET DIALOG.*

MOYSES HA JOSUE.

MOYSES.

Ha grêt eo, Josue, ar pez meus lavaret,
Qemeret ar gragues ha lazet ar merc'het?

JOSUE.

Ia, certenamant, oll eo accomplisset;
Distrujet e zint oll hac o madou losqet;
Mes ar gragueź, pa meus o güelet ô vouela,
Hon eus lèzet aoê hep dont d'o distruja.

MOYSES.

Eleal, Josue, manc zo en hoc'h affer,
Rac ne vo qet, me gréd, goal goutant ar C'hrouer.
Rac-se, distroit prest evit accomplissa
Pa ordren hon Dooe, eo ret senti outâ.
Deut nenze d'am c'havet, hep nep retardamant.
Rac e zàn da gommanç ober va zestamant!
Commandi a rân dêc'h, epad daou-uguent vloa
M'ho pezo var va lerc'h qement-mâ da scriva;
Hac o laqaot oll en Arc'h a Aliançe.
Cetu aze, Josue, en oll va ordrenanç.
Demp bremàn, me bo pêd, var mene Sinai;
Eno e mens c'hoant bras da zont da êchui.
Me venig a galon oll dribu Israël,
Allas! Josue qêz, aman eo ret mervel.
Adieu, va migounet; me ho lèz en repos;
Adieu... Qen a vézo ebars er barados.
Allas! gant glac'har vras e quittan ar pobl-se;
Mes ret eo din senti da volonte Doue.
Ia, pobl Israël, m'ho toug oll em c'halon:
Doue da royo dêc'h e venediction
Doue a gommand din, ret ê oboissa;
Qement en deus bue a ranco e renta.
Adieu c'hoas ur veach; adieu, pobl Israël.
Ar peoc'h ra vo ganêe'h bed ho pue mai vel,
Hac enfin ho teyou m'ho po ar recompanç
Er Pales Eternel gant Doue en e bresanç.
*Pater. In manus tuas, Domine commendo spiritum meum.*
Me ro dêc'h va ene, va Zad, ganêc'h me chom.

Moyses a varv.

*DAOU-VARNUGUENTNET DIALOG.*

*Bugale Israël a antre.*

JOSUE.

Va zud ha va ligne, savit ar c'horf santel,
M'en dougfomp entrezomp var ar mene huel,
Qen a deuy un Doue en fin an amzerion
D'hor barn en jeneral, herves hor merition,

An Æl Raphaël a antre, hag a gân ar verzou-man :

Patriarch Moyses, pa felvez da Zoue
Laqat separation entre corf hac ene,
Dent ganên da repos hep nep dale souden,
Qen en devo ar Mab prenet natur humen.
Ho corf sacr ha santel vo en douar ractal,
Hac a chommo eno bete'r barn jeneral.
Pa deuyo an Æle da zon an trompillou,
Ha da laqat sevel diouz o bez ar c'horfou,
Neuze' teuyo Doue, carguet a vajeste,
Da zisqüez en hon touez petra voe hor bue.
Bezit eta bepret honest betec ha fin ;
Hac e viot deut mad gant hor C'hrouer divin.

Ha c'houi, pobl Israël, unanit ho mouezion
Da gana assambles ganemp melodiou :
Savit oll ho mouezion entrezec hac an Ée
Enpad an oll amzer hac en eternite.

FIN.



# AVIS.

*Caout a rêr e ty LÉDAN, Imprimer e Montroulez, al Levriou hanvet amâ varlerc'h :*

DEVERIOU AR C'HRISTEN, creşqet calz.
INSTRUCTIONOU CHRISTEN evit an Dud Yaouanq. [Christen.]
CURUNEN AR VERC'HEZ, evit auch ar Merc'hed hac er Graguez
JMITATION JESUS-CHRIST, reizet mad, be paper brao.
JMITATION AR VERC'HEZ SANTEL.
ABREGE EUS AN AVIEL, editiou vrao ha reizet mad.
INSTRUCTIONOU PROFITAPL, pe ar Sônjil arvad uevez.
LEVRIC AN ÆL-GARDIEN, dediet d'ar Vugale.
AN DEVEZ MAD, pe fêçon da zantifia an devez.
REGLAMANT A VUEZ, pe an Taulennou.
ABRECE EUS AN DOUTRIN CRISTEN.
CATEKISMOU Treguer, Leon ha Qerne, e Gallec hac e Brezonec.
CATEKIS HISTORIQ, e Gallec hac e Brezonec.
CANTICOU SPIRITUEL, evit ar Retrejou, Missionou, etc.
CANTICOU NEVEZ, evit er Retrejou, Missionou, etc.
MELLEZOUR AR GALON, pe Examin a Coustianç.
INSTRUCTIONOU VAR GALON JESUS. — AR SCAPULER.
HENT AR CROAS, hervez hini ar Fondatour. — AR VUEZ DEVOT.
PEDENNOU AN AZVENT HAC AR C'HORAIZ, e Brezonec hac e Gallec,
LEVRIC HA BILLEJOU AR ROSERA, e Gallec hac e Brezonec.
BUEZ JOSEPH, gant eur Bêleg a Leon.
MYSTERIOU AN OFEREN. — LEVRIC SANTEZ ANNA.
CALANDRIER AN INDULJANÇOU PLENIER.
ANTRETIEN etre eur Missioner hac eun Touer Doue.
COLLOCOU GALLEC HA BREZONEC, reizet ha creşqet.
HIEVOUDOU AR PROFET JEREMI, en rimou.
PASTORAL HA NOUELIOU BREZONEC.
BUEZ AR ZENT. — HEURIOU AR BRIS.
AR FINVEZOU DIVEZA. — HENT AR BARADOS.
CHAPELED, pe Curunen hor Zalver Jesus-Christ.
LITANIOU AR MARO MAD. Offiç Sant Viçant e Baul, etc.

Simon a Vontroulez; Buez ar Pêvar Mab Emon; Tregedi Jacob ha Tragedi Moyses, Robert en Diaoul, Duc a Normandi, Ar Den Expert, Michel Morin; Sarmoun ar Vesventi; Ar Bonhom Mizer, Ar Boguel Fur; Ar Bogoel fur da tri bloaz; Ar Potr Côs Richard; Avantuiou eun Den Yaouanc a Vreiz-Izel; Conferançou curius, util hac interessant, Faoch Côs, pe Perac hac Abalamour, ha Michel Pipi, pe ar Fercer Breton; An Den Curius, etc., etc., hac ouspen daou c'haet Canticou ha Chansouniou differant.

Pep seurt Levriou all, e gallec, brezonec he latin; Imachou, Paper-fleuriet, Paper, Plûn, Liou, Scritoriou, Canivet, Crayonou, Paper aour hac arc'hant, Taulennou, Peper feus-fleur evit an lliou, Greun hieu, a hep seurt liou, ha re aour hac arc'haot. — Cartennou evit an Auteriou, etc.

